# GWALARN

## PREDERIADENNOU
## DIWAR-BENN
## AR YEZOU HAG AR BREZONEG

gant

MEVEN MORDIERN

(Levrenn I)

**76**

**MEURZ 1935**

# Prederiadennou

diwar-benn

# ar Yezou hag ar Brezoneg

gant

**MEVEN MORDIERN**

(Levrenn I)

Heñvel e tegouez gant ar poblou ha gant an dud a hiniennou : diouz ma tellezont, e c'hoarvez d'ezo peurliesa.

M. M.

Eun dra souezus a-walc'h a c'hoarvez en amzer-mañ : e-pad ma teu ar bobl da zilezel ar brezoneg, ez a an dud desket da gemerout damant d'ezañ. Rak-se e c'heller lavarout : Neb a fell d'ezañ labourat evit ar bobl, a rank bremañ labourat evit an dud desket.

Tangi Malmanch war *Spered ar Vro*, miz Eost 1903.

**Oberou all gant Meven Mordiern**

**e gwerz e ti « Gwalarn »**

## ISTOR AR BED

| | |
|---|---|
| Levrenn I.. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. | 14 lur |
| Levrenn II.. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. | 10 lur |
| Levren III.. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. .. | 8 lur |
| Stagadenn d'al levrenn III.. .. .. .. .. .. | 4 lur |



## TAOLENN

# Rakskrid

Ha d'ezañ beza re lorc'hus, e lezan gant al labour-mañ an ano a Brederiadennou a zeuas dindan va fluenn pa stagis d'her skriva. Al lenner a gavo amañ notennou, eveziadennou, heñchadennou, emreteriadennou (kouls lavarout), kentoc'h eget prederiadennou. Leuskel va fluenn da redek war ar paper am eus graet bep ma teue d'in an eñvoriou. Ac'hano meur a doull ha meur a lec'h skort em labour. Berr e oa an amzer ganen, ha n'hellen ket ober a-hend-all. Eus a greiz va c'halon e hetan ma vo adembreget pep hini eus an danveziou a veran el levr-mañ gant brezonegerien gwelloc'h pourvezet eget m'emaoun amañ evit kas ar studiou-se da vat ha da hesk. Ouspenn an dudi a gaver enno, ouspenn an dalvoudegez anezo hag ar frouez a zo da denna diouto evit an Emsao, dre ar seurd labouriou eo en em ziskouez nerz ha beoder eur yez.

Evel ma reas evit *Istor ar Bed* ha *Sellou ouz an Tremenet* (eñvorennou-dourn diwar-benn istor va zud eus 1750 da 1920), en deus bet an aotrou Frañsez Vallée ar vadelez da lenn al labour-mañ ha da beurreiza ar brezoneg anezañ e meur a lec'h. Ra vo trugarekaet gant al lenner evel m'e drugarekaan-me amañ.

Miz Genver 1934. M.M.

# Prederiadennou diwar-benn ar Yezou hag ar Brezoneg

## I. AN HENT AM EUS HEULIET

> « Hor mammou, p'edont ouz hon dougen, o deus graet hent war gañvaled dre ar gouelec'h ; sellou o deus taolet tro-dro d'ezo, o kas merzout en tu-hont d'an dremmwel, hag ac'hanomp o deus graet Saïaed « kantreerien an hent bras » a glask dalc'hmat gwelout dreist an dremmwel. Ha setu perak emaomp o vont da gerzout adarre war-du ar C'hreisteiz, ha Doue hepken a c'hell lavarout peur ha pelec'h e chomimp a-sav. Ha da e vo d'imp loc'ha, rak hir e tiskouez d'in beza an hent, ha ne gerz ket gwall-vuan ar c'hañvaled daonet-mañ : Doue d'hon skoro ! » (1).
>
> Rachmed, war *L'Asie inconnue*, gant G. Bonvalot, p. 93 (mouladur Flammarion).

N'oun na Breiz-Izelad na Breiz-Uhelad. Aesoc'h a se e vezo d'in komz eus ar Brezoneg hag eus rouestladenn ar yezou hag ar rannyezou e Breiz. Rak ereet n'oun ket dre liammou ar garantez ouz tud ar c'hornbro-mañ-kornbro hag ouz geriou ha doareou-lavar ar rannyez-mañ-rannyez. Peur-zieub oun diouz ar c'harantezioùigou ha diouz ar c'hasoniouigou berrwelus hag aheurtet a gaver re aliès en dud ganet ha bevet

(1) Laket e brezoneg gant Abherve (Frañsez Vallée).



er Vro. Ha d'in beza eun diavaezour, e tougan ouz Breiz vreizek hag ouz ar Brezoneg, ouz ar vreizadelez hag ouz ar Geltelez a-bez, eur garantez n'he deus graet nemet kreski a-hed va buhez ha na vezo mouget bremañ nemet gant ar maro. Ez vugel ez oun bet hoalet daveto gant al lennadennou a ris neuze, e levrennou kenta an Istor eus ar Frañs gant Herri Martin (1), diwar-benn Impalaerded ar Gelted en henamzer an istorvez ha savidigez Breiz-Vihan gant ar Vrezoned e derou ar Grenn-amzer. Kosaet ha warlerc'hiet eo bremañ kelennadurez Herri Martin a-zivout ar Gelted koz. N'oufen ket alia da vont d'ezi evel d'eur vammenn a ouiziegez yac'h (2). Eur perzmat he deus avat hag en em astenn d'an oberenn a-bez. Leun e oa an istorour a garantez ouz ar Gelted hag a lealded en o c'heñver, kerkoulz hag e-keñver ar poblou nann-gallek-all o deus bevet pe a vev c'hoaz war douar an Frañs. Nepred n'en deus klasket o dislebera e giz pe c'hiz ha disteraat ar perz o deus kemeret e darvoudou an istorvez. Lakaat a ra e lenner da domma outo ha d'o c'harout. Evel-se e c'hoarvezas ganen, er bloaziou 1889-1890, p'edon o lenn al levrennou-se e sal-vihan Kastell ar Vertelotierenn (3),

(1) Ganet e Sant-Kwentin e 1810, marvet e 1883. Va mamm a vire oberenn veur Herri Martin en he levraoueg hag a vourre meurbet he lenn e-pad nozveziou hir ar goañv. Bez' ez oa eus an oberenn-se, kement hag em eus koun, eur pemzek pe eun ugent bennak a levrennou keinet e gell.

(2) War en deus lavaret d'in D'Arbois de Jubainville e 1903, e oa c'hoaz, d'ar c'houlz-se, e kevrennou Istor Herri Martin diwar-benn ar Grenn-amzer, pennadou mat ha talvoudus da lenn.

(3) Diouz giz tud ar vro, e ran amañ eur c'hastell eus ti va c'herent e Gwiler (Villiers e galleg). Eun ti bras a-walc'h e oa, tro-war-dro d'ezañ eul liorz liesleurennek, leun a wez frouez

war ar pantennou o vevenni diouz tu an hanternoz traonienn al Loer (4), er vroïg koant a oa anezi er Grenn-amzer kontelez Vendôme (5).

N'em eus ket tizet dont d'eur beajour bras, d'eun dizolôadenner-broiou, evel ma hete d'in neuze va mamm en eur wenc'hoarzin. N'em eus ket graet diouz he c'hoant : n'oun ket aet da Indez-Sina evit peurober al labour bet boulc'het eno gant Mouhot ha digeja enskrivaduriou meur kêr Angkor (6). Koulskoude eur frouez padus a zo deuet d'in diwar al lennadennou m'oun bet heñchet warno gant va mamm, p'o deus va lakaet diwezatoc'h, eur wech aet da Bariz evit kas war-raok va studiou, da zeski ar Brezoneg ha da lenn (hag adlenn lïes gwech) oberennou ar geltiegourien vras (hendraourien, yezoniourien, istorourien) : A. Bertrand, H. Gaidoz, H. d'Arbois de Jubainville, J. Loth, E. Ernault, S. Reinac'h, A. Reinac'h, Kamilh Jullian, G. Dottin, J. Déchelette, H. Hubert, J. Vendryès, J. Rhys, Whitley Stokes, Romilly Allen, P. W. Joyce, Kuno Meyer.

E-pad ar seiz vloaz war-nugent ma rankis beva e Pariz (7), em eus pleustret, ouspenn ar geltiegouriez, war skiantou-all m'edon dedennet kalz ganto, skiantou an Natur hag an Den: ar steredoniez hag an oablouriez gant Kamilh Flammarion, Gaston Tissandier hag A. Berget; an douaroniez gant Vivien de Saint-Martin hag Elizea Reclus; an douarouriez gant A. de Lapparent, A. Daubrée ha Stanislas Meunier; an henouennoniez gant A. Gaudry ha Feliz Bernard; an naturouriez gant A. E. Brehm; an deno-

hag a vleuniou, en he led ouz ar bantenn. Ac'hano en em astenne ar gwel war ar gompezenn vras a zo anezi, el lec'h-se, strad an draonienn, betek eun tornaod roc'hellek ha gwezek a vevenne an dremmwel diouz tu ar mervent. Ouz troad an tornaod-se, en tu-hont d'ar stêr riblennet penn-da-benn a evlenned, e weled, e-touez ar c'hlasvez, tolzennad wenn kastell liesfenestrek ar Rochambeaued, brudet o ano gant brezel Amerika en XVIII[vet] kantved.

(4) *Le Loir* e galleg, diwar an hen-geltieg *Lêdos*. *Lêdos* (dre e hir) a vije aet da *Loez* e brezoneg.

(5) Bro-Vendôme a zo aet da zugelez e 1515. Araok, diwar an X[vet] kantved, e oa anezi eur gontelez, peder baroniez enni (Lavardin, Montoire, Poncé, Courtiras), hag araokoc'h c'hoaz, e mare ar Franked, eur pou : *pagus Vindocinensis*. Keltiek eo ano Vendôme, *Vindocinum* er stumm kosa a anavezomp d'ezañ. E brezoneg, e vije aet *Vindocinum* da *Wenngen*. Bez' ez eus anoiou all a ouenn geltiek er vro-se : Trôo (*Trogum*), Vermand (*Viromanduis*), Ingrandes (*Icoranda*), Douvres (*Dubra*). Eur vourc'h-all, Bonneveau, a veze graet anezi *Matval* e gre Merowingiz. Ar c'hompezennou bras edus en em astenn er reter da vro-Vendôme a zo d'ezo ivez eun ano o sevel d'an Hen-amzer : *Beauce* e galleg, diwar an hen-geltieg *Belisia*, a vije deuet da *Belez* e brezoneg.

(6) Herri Mouhot, *Voyage dans les Royaumes de Siam, de Cambodge, de Laos et autres parties centrales de l'Indo-Chine, relation extraite du journal et de la correspondance de l'auteur par Ferdinand de Lanoye*, 1868. Al levr-se a oa e levraoueg ar Vertelotierenn ha lennet e oa bet gant va mamm a blije d'ezi kerkouls al levriou-beaj hag al levriou-Istor. Alies p'edon bugel o veva e Gwiler (1883-1891), he deus komzet d'in eus beajadennou ha kavadennou Mouhot en Indez-Sina, o truezi d'e varo gant an derzienn, e-unan-penn, e-kichen Louang-Prabang (bro-Laos), e miz Here 1867. Mouhot, hag heñ Gall, a veaje e kerz kevredadou gouiziegezel Breiz-Veur ha mirdiou Londrez. Ar C'hallaoued, ac'houdevez, o deus distrouezet ha studiet dismantrou Angkor, hag embannet diwar o fenn labouriou talvoudus. Ar pep reta da anaout a-zivout ar gêr-benn-se, bet en hec'h amzer (IX[vet] — XIII[vet] kantved goude H.S.) unan eus skedusa ha kaera kêriou ar Reter-Pella, a vo kavet e levr E. Groslier, *Angkor*, 1924. — *Angkor* a dalv « kêr-benn » e kambodjeg ; *Angkor-Vat* « Nevedenn Angkor », *Angkor-Thom* « ar gêr-benn veur ». Gwir ano Angkor e oa *Jagodharâpoura*.

(7) Eus miz C'houevrer 1891 da viz Here 1920, nemet eur bloavezig (miz Gouhere 1898 — miz Mezeven 1899) tremenet e Londrez evit peurzeski ar saozneg.

niez gant A. de Quatrefages, Paol Topinard, W. Z. Ripley ha M. Boule; an dudoniez gant an Doktor E. T. Hamy, an Doktor R. Verneau, Alfons Bertillon (8), R. Hartmann, F. S. Dellenbaugh ha J. Deniker; ar gevredadouriez gant F. Le Play (9), H. de Tourville, A. de Préville, E. Demolins, G. Melin ha G. d'Avenel; ar yezoniez gant A. Hovelacque, A. Darmesteter, A. Dauzat hag A. Meillet; an Istor ha skiant ar sevenaduriou gant V. Duruy, Van den Berg, Ch. Seignobos, G. Maspéro, G. Le Bon, Jalm de Morgan, Moris Maindron, L. Cahun, D. Charnay, H. Beuchat, P. Rivet, Jéquier, R. Dussaud, Contenau, h. a. Naouspet gwech em eus baleet ar bed hag an amzervez bleniet gant ar ouizieien-se ha gant reall e vefe re hir menegi o anoiou amañ. N'em eus klasket biskoaz sevel da vestr war o lerc'h hag en em varrekaat da ober kavadennou d'am zro war an tachennou a zifraostent. Hogen dihued eleiz am eus kemeret dirak an dremmweliou nevez a zizolôent d'in, hag eur bern anaoudegeziou a bep seurd am eus kuntuilhet diwar o skridou. Ne lavaran ket am laka an anaoudegeziou-se gouestoc'h da welout sklaer e ku-

(8) Kenta levr diwar-benn an dudoniez a gouezas etre va daouarn e 1891 e voe *Les Races Sauvages, ethnographie moderne* gant A. Bertillon, embannet gant levraoueg ar gelc'hgelaouenn c'hallek *La Nature*, eul levr liesskeudenn ha moulet-kaer war baper mat, evel ma veze ar boaz d'ar mare-se.

(9) Pa varvas va zad e miz Genver 1897, e kavis en unan eus e gantinennou, e-mesk eur bern levriou-all (*Histoire de Dix ans* gant Loeiz Blanc, *Jérôme Paturot à la recherche d'une situation sociale*, h.a.), unan eus oberennou bras F. Le Play, *La Réforme sociale en France déduite de l'observation comparée des peuples européens*, 3 levrenn, 5vet mouladur, Tour, 1874. Bloaz goude e oa roet d'in levr brudet E. Demolins. Ar re-se eo bet va c'hammedou kenta e skiant ar gevredadouriez.



denn ar yezou e Breiz. Ne gredan tamm ebet, evelato, e vefe eur vat a dra beza dremmwelet-striz evel ma vez Breiziz peurliesa, ha menel dianaoudek evelto eus kement a sell ouz buhez ar poblou, ar yezou hag ar sevenaduriou. *Mammennou a nerz, mammennou founnus ha dispar, a zo en anaoudegeziou-se hag a ra diouer en eun doare mantrus d'an dud a ra fae warno.*

## II. ABEGOU MAT DA GAOUT FIZIANS EN AMZER-DA-ZONT

Heñvel e tegouez gant ar yezou ha gant ar gouennou, ar c'hredennou hag ar sevenaduriou. N'eus ket a stad diraezet, a dachenn gounezet, ma c'hellfed lavarout diwar o fenn : « N'eus ket da adklask war se ! » Pep tra a vez lakaet-dilakaet dalc'hmat en entremar. Da garourien eur yez, ha hi kaeliet evel m'emañ bremañ ar brezoneg e beg eul ledenezenn vihan (1), ez eo eur frealz bras gouzout dre skiantprenet an Istor pegen berrbadus ha bresk e vez galloud ar yezou kreñva, ar yezou-mac'hom, ha pegen aes e teu an dud da eskemma o yez ouz eun all pa gavont o mad ouz hen ober.

Bremañ, hag abaoe eun daou pe dri c'hantved, emañ en Europa eun nebeut yezou unvan, yezou a c'houarnamant hag a staderez, oc'h en em leda dreholl dre vouga ar rannyezou kenouenn d'ezo ha dre

(1) Bihan p'he laker a-genskoaz gant ledenezennou bras ar bed, da skouer ledenezenn Italia en Europa, ledenezenn Valaka en Azia, ha ledenezenn Hen-Galifornia en Amerika.

strisaat tamm-ha-tamm o zachenn d'ar yezou bihan o veva en o dalc'h. Hogen ma savomp a zek kantved hepken uheloc'h en amzer dremenet, e welomp eur stad disheñvel a-grenn diouz hounnez : ar yezou bras, ar yezou unvan n'eus ket anezo; ar rannyezou eo a zo trec'h dre-holl : rannyezou romanek er broiou bet gounezet gant al latin e dibenn hen-amzer an istorvez, rannyezou germanek ha slavek er broiou bet aloubet gant ar C'hermaned hag ar Slaved, h. a. Dek kantved abretoc'h edo disheñveloc'h c'hoaz an doareou : neuze an darn-vuia eus ar broiou bet aloubet diwezatoc'h gant al latin, ar germaneg hag ar slaveg a oa piaouet gant yezou bras, aet da get hizio ar pep muia anezo evel an oskeg-ombrieg, an etruskeg, al ligureg, an illirieg (2), an thrakeg, ar skutheg (3), an ibereg (4), pe bet strisaet d'ezo o za-

(2) N'eo ket bet diarvaret c'hoaz a-benn bremañ ha dinaouet e vije an albaneg-bremañ eus illirieg an Hen-amzer. A-enep d'an dinaouidigez-se emañ E. Philipon, *Les peuples primitifs de l'Europe méridionale, recherches d'histoire et de linguistique*, 1925, pp. 75-109.

(3) Er mare m'edont e barr o galloud (kenta milved kent H.S.), en em astenne beli ar Skuthed eus Keltia d'an Indez ha da steppennou uhel Kreiz-Azia (traonienn an Tarim, traonienn an Ili ha geotegi Mongolia). Dre hantererez ar Skuthed, o deus kalz a elfennadou eus sevenaduriou Europa ha Kornog-Azia tizet bro-Sina. Eur yez iranek e oa ar skutheg. Yez an Osseted (Alaned, gant Krennamzeriz), eur bobladig (17.000 den hepken enni) o veva war menez Kaokaz, en daou du da ode-veur Darial, hag ar yagnobeg, eur yezig-all, komzet er reter da Samarkand, a vefe, war a greder, aspadennou eus ar skutheg. M. Rostovtzeff, *Iranians and Greeks in South Russia*, Oxford, 1922 ; *L'art grécosarmate et l'art chinois à l'époque des Han*, war *Arethuse*, 1924 ; h.a.

(4) Da ziarvari e vefe c'hoaz d'ober ha dinaouet eo an euskareg-bremañ eus an ibereg-gwechall. Indezeuropek e tiskouez beza an anoiou lec'hiou ha tud eus Iberia bet miret d'eomp gant skrivagnerien an Hen-amzer. Nann-indezeuropek e hañval



chenn en eun doare sebezus, evel ar c'heltieg. Dek pe ugent kantved araokoc'h, e oa moarvat disheñveloc'h c'hoaz kartenn ar yezou en Europa, nemet o veza ma steuz neuze d'eomp sklerijenn an Istor, n'omp ket evit lavarout da vat petra a oa anezi.

Kemmadennou ker bras-all a zo c'hoarvezet abaoe hen-amzer an istorvez en Azia, en Afrika hag en Amerika. En Azia, broiou ec'hon-meurbet evel Anatolia, Kreisteiz Siberia, an Turkestan hag an Azerbeïdjan, ma veze komzet enno e-pad an Hen-amzer yezou indezeuropek, a zo bet aloubet e-kerz ar Grenn-amzer gant ar yezou turkek-mongolek. En Indez, en enep, emañ bremañ c'hoaz evel gwechall ar yezou indezeuropek o terc'hel d'en em leda tamm-ha-tamm ha da c'hounit tachenn diwar goust ar yezou nann-ariek (5). En Afrika, an arabeg en deus mouget an ejipteg e traonienn an Nil ha diberc'hennet ar berbereg (libueg Hen-amzeriz) diouz rannvroiou a-bez e Tripolitana, Tunizia, Aljeria hag er Marok (6). En tu kreisteiz d'ar Sahara, ar yezou bet komzet gant

beza an euskareg, daoust d'ezañ da gaout ennañ eur bern geriou indezeuropek bet amprestet digant ar c'heltieg, al latin hag ar rannyezou romanek dinaouet eus al latin. E Philipon, *op. cit.* pp. 151-80.

(5) Diwar-benn ar c'hemmadou-se hag istor an darvoudou politikel a zo bet pennabeg d'ezo, lenn : Visant A. Smith, *The Oxford History of India*, 1919 ; Rapson, *The Cambridge History of India*, 1922 ; R. Grousset, *Histoire de l'Asie*, 3 levrenn, 1921-1922 ; Meillet ha Cohen, *Les Langues du Monde*, 1924 ; L. Halphen, *Les Barbares, des grandes invasions aux conquêtes turques du XIe siècle*, eil mouladur, 1930.

(6) Meillet ha Cohen, *op. cit.* pp. 133-4 ; Klemens Huart, *Histoire des Arabes*, 2 levrenn, 1912-1913 ; E. F. Gautier, *Le Sahara*, 1923, pp. 96-168 ; *L'Islamisation de l'Afrique du Nord : les siècles obscurs du Maghreb*, 1927.

Morianed ar ragistorvez a hañval beza aet holl da get. Ar yezou komzet gant ar Vorianed-vremañ a ziskouez beza dinaouet, darn eus an hen-ejipteg pe ejipteg faraonek (da lavarout eo eus an doare ejipteg a veze komzet e traonienn an Nil e gre ar Faraoned, e-pad mareveziou kosa hen-amzer an istorvez), ar reall eus an nevez-ejipteg pe gopteg (an doare ejipteg a zo bet komzet e traonienn an Nil p'edo traonienniz o veva a-beb-eil dindan yeo ar Bersed, ar C'hresianed, ar Romaned, Buzantiz hag an Arabed (7). En Amerika, nemet e rannvroiou-zo eus ar Meksik, eus Kreiz-Amerika ha war aradennad an Andou (Perou ha Bolivia dreist-holl), ar yezou indianek, ha n'oa nemeto o veva war an douar-bras-se pemp kant vloaz a zo, a zo bet kemeret o lec'h gant yezou europek: saozneg ha yezou romanek (8).

(7) L. Homburger, *Les noms égyptiens des parties du corps dans les langues négro-africaines*, war *Acad. des Ins. et Bel. Let., Comptes rendus*, 1928, p. 371 ; *Les langues africaines modernes et l'égyptien ancien*, war *Mém. de la Soc. de Ling. de Paris*, XXIII, p. 149 ; *Morphèmes communs à l'égyptien et aux langues négro-africaines*, war *Journal Asiatique*, CCXII, p. 323 ; *Les dialectes coptes et mandés*, war *Bul. de la Soc. de Ling. de Paris*, XXX, 1, pp. 1-56 ; *Les représentants de quelques hiéroglyphes égyptiens en peul*, war *Mém. de la Soc. de Ling. de Paris*, XXIII, 5, pp. 277-312 ; *L'Origine égyptienne des langues négro-africaines*, war *Anthr.* 1929, pp. 283-5 ; *L'évolution de l'égyptien éclairée par le peul et le mandé*, ibid. 1930, p. 110. H.a.

(8) Meillet ha Cohen, *op. cit.* ; Koronal Langlois, *L'Amérique précolombienne et la Conquête européenne*, 1928 ; R. Ricard, *L' « Incorporation » de l'Indien par l'Ecole au Mexique*, war *Journ. de la Soc. des Américanistes*, 1931 ; *La « Conquête spirituelle » du Mexique, essai sur l'apostolat et les méthodes missionnaires des Ordres mendiants en Nouvelle-Espagne*, 1933 (Labouriou hag Eñvoriou an Ensavadur a dudoniez, ugentvet levrenn) ; R.B. Merriman, *The Rise of the Spanish Empire in the old world and in the new*, New-York, 1918.



Ar c'hemmadennou bras-se a zo c'hoarvezet, holl gwitibunan, e-pad eur maread berr eus istor mab-den: an tregont pe zaou-ugent kantved m'eo bet o para warnañ sklerijenn an Istor (9). *N'eus arvar ebet da gaout e c'hoarvezo, en amzer-da-zont, kemmadennou ker bras-all n'omp ket evit diougana an darnvuia anezo.*

Eun dra diarvar eo koulskoude en em ranno an nebeut yezou europek unvan en em ledet war Amerika etre eun niver a eilyezou, ha ne vezo ket ar skoliou evit mirout ouz ar rannyeza eus ar saozneg, eus ar spagnoleg hag eus ar portugaleg. N'eo ket eun albahenn a imbroudan amañ, pa zisplegan istor ar pez a zo bet hag a vezo adarre. Daoust ha mirout o deus graet en Hen-amzer ar skoliou latin savet dre-holl en Italia, e Galia hag en Iberia, daoust ha mirout o deus graet ouz yez vras unvan Rom d'en em vruzuna en eun niver stank a

(9) Berr da welout e teu ar maread-se pa lakaer an hed anezañ keñver-ha-keñver gant hed hoaladou meur Istor an Douar, hervez doare-jedi an douarourien a lavar an nebeuta : Kenta hoalad pe hoalad an divellkeineged, 18.750.000 bloaz. Eil hoalad pe hoalad ar pesked, an tousegeged hag ar stlejviled, 3.750.000 bloaz. Trede hoalad pe hoalad an evned hag ar bronneged, 2.500.000 bloaz. Pevare hoalad pe hoalad mab-den, 125.000 bloaz. An darn-vuia eus ar 125.000 bloaz-se a ya gant an oadveziou chellezel, acheulel ha mousterel. Dibenn amzer ar Skourn Bras a zo bet laket en eun doare diarvar a-walc'h da bevarzek mil bloaz diouzimp, da heul enklaskou ha studiou Ernest Antevs en Europa hag en Amerika : *Swedish Late-Quaternary Geochronology*, war *The Geographical Review*, 1925 ; *On the pleistocen history of the Great Bassin* (*Carnegie Institution*, niverenn 352), *Washington*, 1925 ; *Retreat of the Last Ice-sheet in Eastern Canada* (*Geological Survey of Canada*, skrid eñvor 146), Ottawa, 1925 ; *The last Glaciation*, embannet gant *The American Geographical Society*, New-York, 1928 ; h.a. Renta-kont gant Boule, war *Anthr.* 1929, pp. 149-52.

eilyezou n'emañ bremañ an italianeg, ar galleg, ar provañseg, ar c'hatalonieg, ar spagnoleg, ar portugaleg hag ar roumaneg nemet eun teskadig diwarnezo? Nag ar skoliou-se, na pouez sevenadurez Rom, na levezon an Impalaerded, n'o deus lakaet harz ouz rannyezidigez al latin hag ouz ganedigez ar yezou romanek. Evel-se e c'hoarvezo d'ar yezou en em ledet en Amerika.

Evit ar yezou a zo o veva bremañ speurennet-klos en eur gichen en Europa, n'heller ober diougan ebet nemet hemañ: tonket eo abred pe ziwezat d'ar Stadou bras a welomp bremañ en hor rannved-ni dic'halloudekaat ha koueza, hag a-gevret ganto e tic'halloudekay hag e kouezo o yezou. *Eürus neuze ar pobloùigou o devo dalc'het start d'o yezou e-doug ar c'hantvedveziadou a vac'homerez ! Digor hag ec'hon a gavint neuze da zienka , da zigornbrôa, d'en em leda ha da adkemerout o c'hreñv, ha da lakaat o lavar da drec'hi war yez o mac'homerien.* An istorse da zont, a vezo o hini neuze, eo istor tremenet an holl yezou en em ledet dre Europa en hen-amzer an istorvez.

## III. ISTOR AL LATIN

Eus an holl yezou hen-amzeriat-se, n'eus hini ebet a gement ma anavezomp gwelloc'h an istor anezañ eget al latin (1). Pa zeu da bara kenta skleuriou

(1) A. Meillet, *Esquisse d'une histoire de la langue latine*, 1928. An hevelep yezoniour en deus savet eul levr *Aperçu d'une histoire de la langue grecque*, kenta mouladur, 1913, a dalvez ar boan e lenn, dreist-holl ar pajennadou anezañ a-zivout ar yezou lennegel, a-zivout ar genyez (*koinê*) hag ar plegennou istorek a



an Istor warnañ, er VII$^{vet}$-V$^{vet}$ kantved kent H. S., emañ al latin eur yez vihan komzet en eur c'horn hepken eus Italia, el Latium, eur vroig ha n'eo ket kement ha m'emañ Breiz-Izel hizio. Ha n'eo ket hennez ar c'heñveriadur nemetken a c'heller da ober etre stad al latin neuze ha stad ar brezoneg bremañ. Rannet eo al latin, evel ar brezoneg, etre meur a eilyez. Stumm en deus da veza, evel hor brezoneg, an aspadenn eus eur yez vras bet ledet gwechall war eur vro ledanoc'h. Enket, yennet a bep tu en em gav al latin etre ar mor, an etruskeg hag ar yezou oskek-ombriek. Er vro aloubet gant an etruskeg, ez eus c'hoaz eun enezennad-tud o komz latin, tud an *Ager Faliscus* pe Lagêriz Falerii (2). Kollet o deus latinegerien al Latium ar renkad veur a uhelidi oberiant ha brezelgar, kabestrerien-boblou ha gouniderien-vroiou, a hañval beza bet, e dibenn ar ragistorvez hag e derou an istorvez, gwella lederien ar yezou indezeuropek. Ne van ken ganto nemet renkad-etre ar frank-koueriaded, perc'henned war zomaniou bihan, ha breuriezou beleien (breudeur Arval, h. a), mirerien lidou ha hengouniou.

Ar c'hemmadennou bras-se e stad-kevredigez al Latined a zo testeniet gant doare-beva, stumm-spe-

bouezas d'he stumma ; mougidigez ar rannyezou koz gant ar genyez ; rannyezidigez ar genyez ; savidigez eur genyez nevez. Netra kelennusoc'h, o veza ma 'z eo bet ar gresianeg unan eus brasa yezou-sevenadurez ar bed.

(2) Kentelius e meur a zoare eo ar pezig a anavezomp eus ar Falisked (*Falisci*). Ha d'ezo beza latinegerien, edont kevrenn e Kengevredad-meur an Etrusked. Kannaded a zileurent da vodadeg vrôadel an Etrusked e templ Voltumna. Stourm a-gevret gant an Etrusked a rejont ouz ar Romaned. Daoust d'o yez, e vezent sellet gant an holl evel Etrusked. Hag evit gwir, nemet ar yez, o doa degemeret doare-beva, giziou, kredennou hag arzou o c'hengevredidi.

red, giziou hag anoiou al Latined o-unan. Bez' ez eus anezo tud diwar ar maez, trouc'herien-vuzug kalet d'al labour, hogen fraost, difaltazi, rankles, arloupet war ar gounid ha piz. Sevel a reont moc'h, deñved ha saout, gwall-nebeut a gezeg. Mont a reont d'an emgann war droad peurliesa, ha neket war varc'h pe war girri-emgann evel m'emañ ar c'hiz gant ar pep gwella eus ar vrezelourien e-touez an indezeuropegerien-all (3). Ne reont ken gant an anoiou-tud lieskevrennek, hir ha lorc'hus, a gar kemer, en holl boblou indezeuropek, ar vrezelourien a ouenn uhel: keltieg *Urogenonertos* « Nerzus evel ganadur an ejen-meur »; germaneg *Hariogaisas* « Goaf-bann an armead »; gresianeg *Hippokratês* « En deus nerz ar marc'h », thrakeg *Sit(o)alkês* « Nerz an Ed »; skutheg *Baiorаspos* « Dek mil marc'h »; hen-berseg *Bagadatês* « Roêt gant Baga » (*Baga* « an Darnaouer-pinvidigeziou », unan eus anoiou Doue; keñveria hen-slaveg *bogu* « doue », *bogatu* « pinvidik »); sanskriteg *Devadatta* « Roêt gant Doue ». h. a. Ar seurd anoiou a gaver betek dibenn an Hen-amzer, ha diwezatoc'h c'hoaz, e kement pobl indezeuropek he deus dalc'het da veza renet gant renkad an uhelidi veur. Gant al Latined n'eus roud ebet anezo: an holl gwitibunan a

(3) Pa dizas ar Romaned terri war o gwall-blanedenn ha mont eus trec'hidi da drec'herien e kendalc'hjont da veza troadeien. Ar strolladou soudarded roman (*legiones*) o deus astennet beh Rom eus meneziou Kaledonia d'an Atlas, hag eus Iberia da Vezopotamia, a oa anezo strolladou soudarded war droad. Nebeut a varc'hegiez a zo bet atao en armeadou roman, hag ez ae da ober ar pep gwella hag ar pep niverusa anezi diavaezourien nemetken : Kelted ha Numided dreist-holl e mare ar Republik, hag, a-unan ganto, diwezatoc'h, dindan an Impalaerded, Germaned, Thraked ha Sarmated.





zoug anoiou berr, anoiou unkevrennek, a-seurd gant ar re a veze douget, e-touez an indezeuropegerien-all, gant an dud eus an izela kendere.

Kadarnaet eo kement-se holl gant ar pez a anavezomp eus stad politikel al Latined e-doug ar VII[vet], ar VI[vet] har ar V[vet] kantved kent H. S. Beva a reont neuze e dalc'h an Etrusked, pobl c'halloudek a zo dindan he beli d'ar mare-se ar pep brasa eus Italia adalek kompezennou ar Po betek Kampania. An Etrusked o deus treuzneuziet ar seiz kêriadenn bet savet a-goz war bep a run, e-kreiz geuniou an Tibr, ha graet anezo eur gêr, Roma (*Rema* en etruskeg), ma teuas d'en em voda enni tud a bep micher hag a bep bro, dreist-holl Etrusked ha Gresianed. An Etrusked eo a bourchas, e-pad meur a gantved, ar reizawourien hag ar renerien m'o deus ezomm anezo ar gêr nevez hag ar vro tro-war-dro d'ezi (4).

Pep tra gant-se a hañvale beza o kenoberia da gas al latin d'ar maro. Kement-se a vije c'hoarvezet, moarvat, m'he dije padet hiroc'hik mestroniez an Etrusked war al Latium. O impalaerded o tinerza, an dizunvaniez o ren e-touez ar poblou oskek-ombriek hag e-kreiz ar c'hêriadou-Gresianed a veve e Kreisteiz an Itali, setu an darvoudou a zigoras d'al Latined hent ar frankiz hag an trec'h. Ouspenn-se, en em gavout a reas en o zouez tud a benn a ouezas ober o mad eus an darvoudou ha lakaat o c'hraban war Rom (5). An holl a oar pebez berz a reas da heul al latin. Trec'hadennou ar Romaned hag al Latined una-

(4) L. Homo, *l'Italie primitive et les débuts de l'Impérialisme romain*, 1925, pp. 83-155.

(5) A. Meillet, *Esquisse d'une histoire de la langue latine*, kenta mouladur, p. 103.






Broiou aloubet gant ar yezou nevez-latin pe yezou romanek (spagnoleg, portugaleg ha galleg) en Amerika (1492-1934).

net o deus rôet d'ezañ da dachenn d'en em leda Italia a-bez, Illiria, Thrakia, Galia, Iberia ha Norz-Afrika. Bez' e vougas ar yezou komzet er broiou-se, nemet koll a reas e unvanded war-bouez en em skigna. An rannyezou diwarnañ a zo en em ledet d'o zro, e derou an Amzer-vremañ, war eul lodenn vras eus Amerika (6).

## IV. KENVERIADENN ETRE EMLEDIDIGEZ AL LATIN EN HEN-AMZER HAG EMLEDIDIGEZ AR SAOZNEG EN HON AMZER

En tu-hont d'ar spagnoleg ha d'ar portugaleg, eur yez europek-all, en hon Amzer, he deus graet berz dre en em leda dre-holl evel al latin gwechall. Ar saozneg an hini eo. Eur yez vihan eo-heñ ivez en e zerou, komzet en eun darn hepken eus Breiz-Veur. Trec'hi ar brezoneg en darn-se, e ziberc'henna hag e vouga, setu en deus bet ar saozneg da ober da genta. Darbet e voe d'ezañ goude-se beza mouget d'e dro gant ar galleg degouezet en enezenn war-lerc'h Normaned Gwilherm an Alouber. Staga a ra ar saozneg d'en em leda er-maez da heul kavadennou an douarou-tremor ha kreskidigez ar verdeadurez e Bro-Saoz

(6) A-zivout ar yezou romanek pe nevez-latin komzet en Amerika, lenn al levriou meneget gant Meillet ha Cohen, *Les Langues du Monde*, 1924, pp. 57-61, notennou. Diwar-benn an darvoudou : levr Merriman meneget uheloc'h ; Lannoy ha Van der Linden, *Hist. de l'expansion coloniale des peuples européens : Portugal et Espagne*, Brussel, 1907 ; W.C. Abbott, *The Expansion of Europe, a Social and Political History of the Modern World*, London, 1925.



(1). Dont a ra da veza yez Norz-Amerika hogos en he fez. En em skigna a ra en Afrika, Aostralia, Tasmania ha Nevez-Zeland. Mont a ra da yez-rena-Stad en India, ha da yez ar c'henwerz dre ar bed-holl (2).

Hollvedeloc'h eo bet emskignidigez ar saozneg en hon Amzer eget hini al latin en Hen-amzer. Muioc'h a saoznegerien a zo bremañ eget n'eus bet a latinegerien gwechall. Aesoc'h koulskoude eo bet emledidigez ar saozneg eget emledidigez al latin. Ar pep brasa, ar pep diaesa da drec'hi eus an harzou o deus kavet ar Saozon war o hent a zeue a-berz an Natur: amzer yen-skourn er C'hanada hag en hanternoz ar Stadou-Unanet, tomm-poaz en Afrika, en India hag en Aostralia; moriou bras da dreiza; douarou ec'hon-divent, gouez ha dianav da ergerzout, da anavezadenna ha da zifraosta. H. a. A-berz an dud, en enep, rouez, armet-fall ha warlerc'hiet e-keñver sevenadurez, e oa nebeut da zouja. An Eskimôed, an darnvuia eus Indianed ar C'hanada, Bochimaned Su-Afrika, Aostraliz ha Tasmaniz a oa anezo meuriadou heskoc'herien ha pesketaerien manet war ar bazennadmolc'herien ha pesketaerien manet war ar bazennad sevenadur a oa bet hini Europiz en oadveziou-a-dremen etre hen-varevez ha nevez-varevez ar maen. Indianed ar Stadou-Unanet dre vras ha Nevez-Zelandiz

(1) Bez 'ez eus pajennadou eus ar gwella da lenn diwar-benn an darvoudou-se (hag an dreuzfurmidigez a zo bet da heul e temz-spered hag e buhez ar Saozon) e levriou Maks Leclerc, *Les Professions et la Société en Angleterre*, trede mouladur, 1908, pp. 183-293 ; *L'Education des classes moyennes et dirigeantes en Angleterre*, pempet mouladur, 1908 ; hag e levr E. Boutmy, *Essai d'une psychologie politique du Peuple anglais au XIXe siècle*, 1901.

(2) J. Seeley, *The Expansion of England*, London, 1883 ; G.L. Beer, *The Origins of the British Colonial system*, 1578-1660, New-

a oa hemolc'herien, pesketaerien ha labourerien-douar keñveriadus e pep doare ouz nevez-oadvezidi ar maen en Europa. Ar pep muia eus Morianed Afrika, anezo gounideien-douar ha saverien-chatal (pe chatal bras pe chatal munut) a oa da lakaat keñver-ha-keñver gant ar poblou a veve en Europa e marevez ar c'houevr hag e marevez an arem (3). Tra ziaes n'edo ket trec'hi ha diberc'henna ar seurd poblou evit tud kerkouls armet ha m'edo Saozon hon Amzer.

Ar Romaned eus an Hen-amzer, en enep, o deus

York, 1908. — Kingsford, *History of Canada*, 8 levrenn, London, 1887-1896 ; Adam, *The Canadian North-West, its History*, Toronto, 1885 ; H.H. Bancroff, *History ot British Columbia*, San Fransisko, 1887. — Hepworth Dixon, *La Conquête blanche*, war *Tour du Monde*, 1876 ; Brockett, *Our western Empire*, Filadelfia, 1882 ; G. Bancroft, *History of the United States*, 6 levrenn, London 1882 ; J. Winsor, *The Westward Movement : the Colonies and the Republic West of the Alleghanies*, 1763-1798, Boston, 1897 ; Firmin Roz, *Histoire des Etats-Unis*, 1930. — Greswell, *Our South African Empire*, 2 levrenn, London, 1885 ; G Mac Call Theal, *History of South Africa*, 5 levrenn London, 1889-1897 ; A. Wilmot, *The Story of the Expansion of Southern Africa*, London, 1894 ; Lugard, *The Rise of our East Africa Empire*, 2 levrenn, London 1892 ; Cameron, *Our future Highway towards India*, 1880 ; E. Aubin, *Les Anglais aux Indes et en Egypte*, 1899 ; A. Métin, *La Transformation de l'Egypte*, 1903 ; A. Biovès, *Les Anglais dans l'Inde : Warren Hastings* (1772-1785) 1904 ; Seur Alfred Lyall, *The Rise and Expansion of the British Dominion in India*, 1910 ; Didrel, *Russes et Anglais en Asie centrale*, 1904 ; H. Cordier, *Histoire des relations de la Chine avec les Puissances occidentales*, 3 levrenn 1901-1902. — Per Leroy-Beaulieu, *Les nouvelles Sociétés anglo-saxonnes : Australie et Nouvelle-Zélande, Afrique du Sud*, trede mouladur, 1907 ; J. Foster Fraser, *L'Australie : comment se fait une nation*, pevare mouladur, 1916. H.a.

(3) J. Deniker, *Les Races et les Peuples de la Terre*, kenta mouladur, 1900 ; P. Descamps, *Etat social des Peuples sauvages*, 1930. Bez e c'heller derc'hel gant ar c'heñveriadur ha lavarout o deus ar Saozon kavet en India poblou hag a oa e meur a geñver pazenn-ouz-pazenn gant Hen-amzeriz ha Krenn-amzeriz Europa. Komz a ran amañ eus ar pep seveneta eus Indeziz hag e lezan er-maez ar meuriadou gouezidi a gaved c'hoaz en XIX[vet] kantved e meneziou, koadou ha janglennou ar vro vras-se. L. Rousselet, *L'Inde des Rajahs*, war *T. du M.* 1871, 1872, 1873, 1874 ; mouladur distag, 1877 ; G. Le Bon, *L'Inde monumentale*, 5 levrenn, 1885 ; *Les Civilisations de l'Inde*, 1887 ; *Les Monuments de l'Inde*, 1893 ; R. Grousset, *Les Civilisations de l'Orient*, eil levrenn : *L'Inde* 1930.



kavet dirazo poblou stank ha kevatal d'ezo hogos e pep keñver, pe, da vihana, e meur a geñver, eun nebeut araozo zoken e keñveriou-zo, evel an Etrusked hag ar C'hresianed a oa trec'h d'ar Romaned evel arzourien ha saverien-diez, pe evel ar Gelted a oa trec'h d'ezo evel govelerien-houarn, karrerien, labourerien-douar ha magerien-chatal, kezeg dreist-holl (4). Ar poblou o deus bet ar Romaned da drec'hi n'oa ket anezo meuriadou dister a-seurd a vije bet diaes d'ezo kas war an dachenn-vrezel eun nebeut kantadou a vrezelourien ha pa na vije ken, hogen brôadou bras o veva diwar an hada-edou hag ar maga-loened, stank ha paot an dud enno, ha gouest dre-se da gas d'an emgann kadourien a-viliadou. Eus ar starta eo bet ar stourmad o deus bet ar Romaned da ren evit digornbrôa diouz al Latium da genta, ha, goude-se, e-pad meur a gantved, evit diogelaat (suraat) miridigez kement tachenn o doa gounezet dre c'hounit tachennou-all pelloc'h (5). Arabat, evit gwir,

(4) G. Dottin, *Manuel pour servir à l'étude de l'Antiquité celtique*, eil mouladur, 1915, *passim* ; H. Hubert, *Les Celtes*, 2 levren 1932, *pass.* ; J. Loth, *Les noms du cheval chez les Celtes en relation avec quelques problèmes archéologiques*, 1925 (mouladur distag ; diwar *Mém. de l'Acad. des Ins. et Bel. Let.*) ; lenn ar renta-kont gant A. Meillet, war *Bul. de la Soc. de Ling. de Paris*, levrenn 27, feskad 2, niverenn 82, 1927.

(5) Eveziadennou eus ar fura, diwar-benn ar pennabegou a lakaas ar Romaned da ledanaat bepred tachenn o aloubadennou,

ober fae war perziou-mat ar Saozon: kaleted-korf, nerz-kalon, hardiziegez, emvestroniez (*self-control*), emfiziañs (*self-reliance*), emsikour (*self-help*), emzibaberez, h. a., o deus o lakaet da drec'hi war euz ar moriou bras hag ar gouelec'hiou. Ken arabat-all eo teurel dismegañs war doare-spered ar Romaned p'en deus o barrekaet da faeza er brezel tud kadarn a-gant-miliadou, ha, goude o faeza, d'o hoala da zont da Romaned ha da latinegerien.

## V. KENVERIADENN ETRE EMLEDIDIGEZ AL LATIN HAG EMLEDIDIGEZ AR C'HELTIEG

Etre ar IV$^{vet}$ kantved kent H. S. hag ar IV$^{vet}$ kantved goude eo e c'hoarvezas emledidigez al latin. Hini ar c'heltieg a zo bet abretoc'h: etre an XX$^{vet}$-X$^{vet}$ kantved hag ar I$^{a}$ kantved kent H. S. (1). Danvez a zo en eil hag eben d'o c'heñveria ha d'o nesaat a-

a vo kavet e levr Moris Holleaux, *Rome, la Grèce et les Monarchies hellénistiques au III$^{e}$ siècle avant Jésus-Christ*, 1921. Renta-kont gant G. Radet, war *Rev. des Etudes anc.* 1923, pp. 189-91.

(1) Ar c'hosa kantved meneget amañ a zo darbaret d'eomp dre argadidigez enez-Vreiz gant gouenn Vorreby, da lavarout eo gant pobl ar c'hrugellou krenn (*round barrows*), ma tegemerer da wir goulakadur J. Loth e oa anezo keltiegerien, *La 1$^{re}$ apparition des Celtes dans l'île de Bretagne et en Gaule*, war *Rev. celt.* 1920-1921, pp. 259-88 (keñveria Kamilh Jullian, *Rev. des Et. anc.* 1921, p. 327, n. 1 ; 1922, p. 160). Evit an nevesa kantved, e kemeromp harp war an darvoud meneget gant A. Dauzat, *Les noms des lieux, origine et évolution*, 1926, pp. 109-10 (emskignidigez ar c'heltieg e-touez Ibered ha Ligured mervent Galia goude aloubidigez ar vro-se gant ar Romaned).



walc'h gant heñvel emañ an diaesteriou o deus bet da drec'hi.

Evel ar Romaned, ar Gelted o deus ranket ober ouz poblou stank, pe gevatal pe zamgevatal d'ezo e pep doare. Unvan pe unvanoc'h eo bet sevenadur Europa e-pad oadvez an arem ha kenta oadveziou an houarn, evel m'hen laka anat an traezou oberiet o tenna d'ar mareveziou-se bet kavadennet dre-holl enni. A-enep-rik d'ar pez a gred d'an dud « desket », hogen manet dic'houzvez a-grenn eus an imbourc'hiou a hendraouriez ragistorek ha kentistorek bet kaset war-raok e-pad ar pevar-ugent vloaz diweza, n'emañ ket Europa, e-kerz an trede, an eil hag ar c'henta milved kent H. S., eur gouelec'h baleet gant eun nebeut gouezidi (2). Tudet eo, ha tudet stank a-walc'h zoken e kevrennou-zo anezi, gant pobladou gounideien-douar ha magerien-loened. N'eus ket a zisheñvelderiou bras etre armou, binviou-labour, tïez, h. a., an holl boblou-se. Heñvel ivez pe zamheñvel dre-holl e tle beza stad ar gevredigez, ar giziou, ar c'hredennou. Ar Gelted a zo bet, en derou, unan eus ar poblou-se. Diwar darvoudou dianav d'eomp, e teujont da veza brezelgaroc'h eget ar re-all, gwelloc'h arou-

(2) Evit kavout gwir ouezidi en Europa, e ranker sevel betek an oadveziou-a-dremen etre hen-varevez ha nevez-varevez ar maen. Arabat, evelkent, izelaat en abeg d'o gouezoni ar belldiagentidi-se d'eomp. Tud korfet-kaer a zo bet anezo peurliesa, da vont d'ezo diouz o relegou, ha diskouezet o deus ampartiz o dourn hag ijin o spered en traezou oberiet manet en o dilerc'h. Kalz eus ar ouezidi-vremañ a zo kerkouls hag i er c'heñveriou-se. Aostraliz zoken, bet tremenet d'ar re astuta eus an holl ouezidi a dalv war ar brud laket d'ezo. « Trec'h ez int, dre lemmder o spered, da Vreiz-Veuriz ar bobl », P. Descamps, *op. cit.* pp. 68-9.

tet war vicher an armou. O ano-meur brôadel end-eeun a laka anat kement-se: *Kelta* (liester *Keltas*) a dalv « kadour, brezelour ». Ar germaneg koz a oa gantañ, e-touez e c'heriou, an daouad-mañ: *hildis* « brezelourez » ha *hildia* « emgann », a zalc'h lec'h furmou raggermanek kosoc'h * *keltis* ha * *keltia* (3). En hevelep doare, an anoiou-all, bet douget gant ar poblou diforc'het diouz brôad ar Gelted kosa, a zo peurliesa anoiou brezelek, anoiou emlorc'ha ha sponta a-seurd gant ar re a gemerje kevredadou-kadourien en em stummet evit an argaderez hag an alouberez: *Volkas* (unander *Volka*) « ar Re Oberiant » (iwerzoneg *folg* « dillo, oberiant » = * *volkos*) pe « ar Falc'huned » kembraeg *gwalc'h* « falc'hun ») (4); *Galatas* (ar Re Gadarn » (iwerzoneg *galde* « kadarn, kalonek » = * *galatios*) (5); *Gaisatas* « ar C'hoafbanneien, ar C'hoafbannataerien » (iwerzoneg *gaide* « goafbannek, armet gant eur goaf-bann » = * *gaisatios*); *Rêmi* « ar Re Genta, ar Briñsed» (kembraeg *rhwyf*, hen-gerneveg *ruif* « rener, roue » = * *rêmos*, diwar an hevelep gwrizienn indezeuropek hag al latin *primus*); *Petrukorii* « ar Peder armead » (iwerzoneg *cuire* « armead » = * *korios*) (6); *Katuriges* « Roued an Emgann »; *Bituriges* « Roueed ar Bed » pe « ar Roueed da virviken » (7); h. a.

Ar bagadou brezelourien-se, difluket bep an amzer eus kavell ar ouenn, eo o deus savet ar pez a zo bet anvet gant an istorourien an Impalaerded keltiek. Dre nerz o armou, e kreskjont tamm-ha-tamm, a-hed kantvedou, domani kent o brôad a ziskouez beza bet eur c'horn pe gorn eus ar vro bevennet gant an teir stêr Roen, Elv ha Danao uhela. Ken m'en em gavas diazezet eun deiz beli ar Gelted war ar pep brasa eus Europa, adalek Iwerzon betek Thrakia, hag eus Iberia da Skuthia (8). O zrec'hiou er brezel, ar c'hlod a zeuas da skedi war o ano, ar madou gounezet ganto hag a rannent brokus etre o gwizien (9), a dennas daveto keneiled, kevredidi, mevelien, heulierien, meuloazerien eleiz, a strivas d'en em geltiekaat dre c'hoant d'o mad kerkouls ha dre c'hoant d'o em-

(3) H. dArbois de Jubainville, *Les premiers habitants de l'Europe d'après les écrivains de l'Antiquité et les travaux des linguistes*, II, eil mouladur, 1894, pp. 350, 420-1.

(4) Kehelidigez ar falc'hun a hañval beza bet boutin etre an holl boblou o veva e dibenn ar ragistorvez war an aradennadou-meneziou en em astenn en hanternoz da draonienn an Danao. Her c'havout a raer skignet e-touez brôadou eus an Hen-amzer a zo deuet d'ezo darn eus elfennadou o foblañs eus ar vro-se : Thraked, Hittited, Ludianed, Slaved. *Rev. de l'Hist. des Religions*, 1910, p. 372 ; 1913, p. 296 ; C. Autran, war *Babyloniaca*, VIII, 1924, pp. 152-3, 156-7, 211-4.

(5) An unander *Galata*, aet da ano-lec'h e Galia, e gre ar Romaned a zo bet distummet e *Jalde*, *Jaude* gant ar galleg, *Rev. celt.* 1911, p. 120.

(6) Ar ger *korios* a zo aet da get e brezoneg. Bez' ez eus eun aspadenn distreset anezañ en ano-lec'h *Treger*, a zalc'h lec'h eur furm hen-geltiek *Trikorii* « An Teir armead ».

(7) H. d'Arbois de Jubainville, *Les Noms gaulois chez César et Hirtius*, 1891, pp. 19-34, 87-100.

(8) Ar penna levriou da lenn diwar-benn aloubadennou-brezel ar Gelted ha savidigez an Impalaerded keltiek eo ar re-mañ : H. d'Arbois de Jubainville, *Les Premiers Habitants de l'Europe*, II, eil mouladur, 1894, pp. 254-421 ; *Les Celtes depuis les temps les plus anciens jusqu'en l'an 100 avant notre ère*, 1904 ; G. Dottin, *Manuel pour servir à l'Etude de l'Antiquité celtique*, eil mouladur, 1915, pp. 393-463 ; A. Grenier, *Les Gaulois*, 1923 ; H. Hubert, *Les Celtes, l'expansion celtique et la civilisation celtique*, 2 levrenn, 1932 (eus ar gwella, hogen leun a vankou-mouladurez dre ma 'z eo bet embannet goude maro Herri Hubert gant tud dic'houzvez a-grenn eus ar yezou keltiek).

(9) Keñveria Diodorus Siculus, V, 29.

vrud, evel ma strivas diwezatoc'h d'en em romanekaat diwar an hevelep abegou ar milmiliadou a Etrusked, a Osk-Ombriz, a Ligured, a Illiriz, a Dhraked, a Gelted, a Iberiz bet kouezet e dalc'h Rom. Ne vern petra e ve yez, gouenn ha sevenadur ar poblou trec'het, an abegou-luska d'an troka-yez ha d'ar c'hemma-brôadelez a vez, bepred hag e pep lec'h, an hevelep re (10).

An tachennou aloubet gant ar c'heltieg en Iberia a zo bet gounezet diwar goust ar yezou iberek; e Kreisteiz Galia diwar goust an ibereg hag al ligureg; en Hanternoz Italia diwar goust al ligureg, an etruskeg, an illirieg hag ar yezou oskek-ombriek; e Kreiz Europa hag er Reter anezi diwar goust ar yezou illiriek ha thrakek. Evit Kornog ha Gwalarn Europa, n'ouzomp ket pe zoare yezou en deus bet ar c'heltieg da ziberc'henna ha da vouga evit en em leda. Goulakaet ez eus bet e oa eus ar yezou-se yezou nann-indezeuropek (11), nemet n'eus diazez ebet d'ar goulakadur-se. Kerkouls indezeuropek e tiskouez beza an henanoiou stêriou ha meneziou e Kornog ha Gwalarn

(10) A. Dauzat, *Là Vie du Langage*, 1910, pp. 161-78.

(11) Amploc'h zoken a zo bet lavaret, pa 'z eo bet lakaet gant darn e oa eus yezou rakkeltiek ar Gwalarn yezou finnougriek, ha gant darn-all e oa anezo yezou c'hamitek (kar, da heul, da yezou berberek Norz-Afrika ha d'an ejipteg). Keñveria J.E. Lloyd, *A History of Wales from the earliest times to the Edwardian Conquest*, London, 1911, ha burutelladenn al levr-se gant E. Anwyl, war *Rev. celt.* 1911, p. 358. Mat eo lavarout amañ e lusk darn eus gouizieka hag amparta yezoniourien hon Amzer da gredi ez eus bet eur bell-gerentiez bennak etre an teir yezveur ragistorek ma tinaou diouto an darn-vuia eus ar yezou komzet gant ar Wenngroc'heneien e-pad an istorvez : ar c'henindezeuropeg, ar c'henouraleg (ma tiver dioutañ ar yezou finnougriek), ar c'hamiteg-semiteg.





Europa ha m'emaint er peb-all anezi hag er broioù a-ziavaez d'ezi bet indezeuropeget a-goz (12) : *Sindopa* (e galleg *la Sinope*) e ledenez Kustentin; *Olina* (Olen; e galleg *l'Orne*) e bro-Gadvan (*Caen* e galleg); *Ava* (Af) en Arvorig; *Tamara, Sabrina* (Havren) en enez-Vreiz; *Lavinia*, stêr a Vro Skos (bremañ *Loine, Loyne*) (13); *Nebis, Nevis*, menez ha stêr a Vro-Skos; *Ravios, Ausoba*, stêriou a Iwerzon. Keñveria, e sell gwriziennou an anoiou-se *Sindos* e Thrakia, *Sindia* e Karia, *Sindos, Sindhus* (*Hindos*, an Indus bremañ) e bro-Indez; *Ollios* (*Oglio* bremañ) en Italia, *Olonna* en Italia hag e Gevred Galia; *Avos* en Iberia, *Avantia* e Kreisteiz Galia, *Avanti* stêr a Vro-Indez; *Tamaros, Tamaris*, stêriou a Iberia, *Tamarus*, stêr er Samnium (Italia), *Tamaris*, stêr a Venetia; *Sabis* e Belgia, *Sabios, Sabia, Sabini* en Italia, *Sabatis* e Liguria; *Lavinius*, stêr en Italia (bremañ *Lavino*); *Nebis* en Iberia, *Neviaska* e Liguria; sanskriteg *ravas* « garm, buselladenn », *ravati* « blejal, yudal a ra ». Hag e-sell ar gourfenngeriou: *Durapa, Arnapa* e Germania; *monapos* en Illiria; *Medopa* e Thrakia; *Aisôpos* e Phrugia; *Onoba* en Iberia; *Morgantina* en enez Sikelia, h. a. (14).

(12) Ar pep padusa en anvadurez-lec'hiou eo an anoiou stêriou ha meneziou. E-touez ar re-se e kaver an anoiou andoniet-pella en amzer dremenet, dre ma tremenont aesoc'h eget ar re-all eus an eil yez d'eben, pa zegouez kemmadegou-lavar.

(13) F. G. Diack, *Place-names of Pictland*, war *Rev. celt.* 1920-1921, p. 126.

(14) Pinvidika dastumadou anoiou-lec'hiou hen-amzeriat eo re H. d'Arbois de Jubainville en e oberenn veur *Les Premiers Habitants de l'Europe*, eil mouladur, 2 levrenn, 1889, 1894, hag E. Philipon en e levr *Les peuples primitifs de l'Europe méridionale*, 1925. Lenn ivez C. Autran, war *Babyloniaca*, VIII, 1924, pp. 140-73.



A-hend-all an hena anoiou a anavezomp d'an teir bro a zo anezo kevrenn walarn Europa, *Oistrumnis, Oestrumnis* (an Arvorig), *Albio* (enez-Vreiz), *Iverio* (Iwerzon) a zo stummet peurheñvel ouz anoiou indezeuropek-rik. Nemet e vefe *Iverio* distreset diwar eur furm gosoc'h *Iberia*, ez eus anezi, moarvat, stumm keltiek eun ano indezeuropek * *Piverio*, kar d'ar sanskriteg *pivari*, d'ar gresianeg *piaros* « druz, strujus », *Pieria* (bro ar Muzezed). *Albio* a zo diwar eur wriziann-c'her he deus talvezet da vammenn da eleiz a anoiou stêriou, meneziou ha kêriou er broiou indezeuropek: *Alba, Albona, Albis, Albula*, h. a. Evit *Oistrumnis, Oestrumnis*, e tiskouez beza diwar ar wriziann indezeuropek he deus graet berz dreist-holl er yezou germanek evel ano ar C'hornog, ar C'huzheol. Eun ano gwan d'an derez uhela e vije anezi, o talvezout kement hag « ar Gornoka ». Keñveria, evit ar gourfennger, ar c'harieg *lôrumnon* « an douna, an dounig-doun ».

## VI. EMLEDIDIGEZ AR GERMANEG

Istor ar germaneg hag istor ar slaveg a zo heñvelderiou bras etrezo hag istor ar c'heltieg. Kenta broiou m'eo bet komzet germaneg enno eo beg kreisteiz ledenez Skandinavia, ledenez ar Jutland hag an enezennou etrezo (1). Diwar an trede kantved kent H. S. e stagas ar germaneg d'en em astenn war-du ar c'hreisteiz, etre ar Roen hag ar Vistula, davet an Danao, diwar goust ar c'heltieg peurliesa, hag

(1) T.E. Karsten, *Les anciens Germains*, 1931, p. 27 (kartenn).




Hena broiou ma voe komzet enno ar germaneg.




Penna lec'hiou annezet gant an hollandegerien e kevrenn greisteiz Su-Afrika XVII$^{vet}$-XIX$^{vet}$ kantved.

ivez diwar goust yezou indezeuropek-all, ligureg (?), illirieg, thrakeg, h. a., en doa ar c'heltieg lezet da veva e traonienn an Danao ha war an aradenna dou-meneziou en hanternoz d'ezi.

Brasa emledidigez ar poblou germanek war Europa a c'hoarvezas er V$^{vet}$ kantved goude H. S., pa gouezas da vat ar sparlenn stignet outo gant an Impalaerded roman. Neuze en em fennjont war enez-Vreiz, Galia, Italia, Iberia ha betek en Norz-Afrika. Nemet buan a-walc'h, a-benn eun daou pe dri c'hantved, e kollas ar C'hermaned aet da veva en Afrika, en Iberia, en Italia hag e Galia, o yez, hag ez ejont da romanegerien. Eus an douarou gounezet gant argadegou bras ar V$^{vet}$ kantved, ne vanas d'ar yez c'hermanek nemet ar gevrenn a enez-Vreiz ma reomp anezi bro-Saoz, an douarou a-hed glann gleiz ar Roen, ha douarou-all en Helvetia ha war an Alpou.

Ar vrôad-douar etre an Elv hag ar Vistula, bet peuz-didudet er V$^{vet}$ kantved gant divrôadeg vras ar poblou germanek davet Galia, Italia hag Iberia, a oa bet adtudet gant Slaved, ha slaveget gant ar re-se an nemorant a C'hermaned a vane enni. Aloubet e voe ar vro slavekaet-se gant an Alamaned e-kerz an XII$^{vet}$ hag an XIII$^{vet}$ kantved, ha germanekaet adarre tamm-ha-tamm ar boblañs anezi (2).

En hon Amzer, diou yez c'hermanek a zo bet ledet e broiou-tremor gant trevadennerien a-viliadou : an hollandeg e Kreisteiz-Afrika; ar saozneg e Norz-Amerika, Su-Afrika, Aostralia, Tasmania ha Nevez-Zeland (3).

(2) E. Tonnelat, *Histoire de la langue allemande*, 1927, pp. 106-11.



## VII. EMLEDIDIGEZ AR SLAVEG

Ar slaveg a ziskouez beza kemeret ar stummadou a ro d'ezañ eun neuz dioutañ e-unan er vro koadek ha geuniek aradennet gant menez Karpat. Da amezeien en doa d'ar mare-se, diouz tu an hanternoz, ar yezou baltek; diouz tu ar c'hornog, an illirieg, ha, diwezatoc'h, ar c'heltieg hag ar germaneg; diouz tu ar c'hreisteiz, an thrakeg; diouz tu ar reter, ar yezou iranek komzet gant ar Skuthed e kreisteiz Rusia (e rannvro ar geotegou) hag ar yezou finnek komzet el lodennou kreiz anezi (e rannvro ar c'hoadou) (1).

Diwar goust an holl yezou-se eo e reas ar slaveg e emledidigez, e dibenn an Hen-amzer hag e derou ar Grenn-amzer, ken ma voe tizet gantañ an Elv er c'hornog, mor Adria er C'hreisteiz (2), ar mor Bal-

(3) Hiniennou eus ar penna levriou da lenn a-zivout emfennadeg ar Saozon war ar bed a zo bet meneget en eun notenn uheloc'h. Diwar-benn emfennadeg Hollandiz : G. Aubert, *Le Transvaal et l'Angleterre en Afrique du Sud*, 1900 ; H. Dehérain, *Un ancêtre des Boers : Henning Husing*, ebarz *Etudes sur l'Afrique*, kenta levrenn, 1904, pp. 214-51 ; *L'expansion des Boers au XIXe siècle*, 1905 ; *Etudes sur l'Afrique*, eil levrenn, *le Cap de Bonne-Espérance au XVIIe siècle*, 1909 ; Ch. de Lannoy ha Van der Linden, *Histoire de l'expansion coloniale des peuples européens* : II, *Néerlande et Danemark*, Brussel, 1911

(1) L. Léger, *Les anciennes civilisations slaves*, 1921 ; Lubor Niederle, *Manuel de l'Antiquité slave*, troïdigez c'hallek e diou levrenn, 1923, 1926.

(2) War-du ar c'hreisteiz, ar Slaved a zo aet betek penn pella bro-Hellaz. Bez' ez eus bet meuriadou Slaved o veva e Lakonia hag e rannvroiou-all eus ar C'hres, e-pad ar Grenn-amzer, nemet peurhellenekaet ez int bet abaoe.




Kreizenn-emskigna ar slaveg.

▥ Hena broiou ma voe komzet enno ar slaveg er c'henta milved kent H.S.




Emastennadeg ar yezou slavek etrezek ar C'hornog er VIIvet-VIIIvet kantved goude H.S. (an darn-vuia eus ar broiou bet dic'hermanekaet ha slavekaet d'ar mare-ze, a voe dislavekaet hag adc'hermanekaet en XIIvet-XIIIvet kantved).




Emastennadeg ar yezou slavek ehezek ar C'hreisteiz. Merket eo dre roudennou darnaouet ar broiou bet dislaveget diwezatoc'h gant an hungareg, ar roumaneg hag an alamaneg en tu hanternoz d'an Danao, gant an albaneg hag ar gresianeg er C'hreisteiz




Emastennadeg ar slaveg (rusianeg) ar-du ar Savheol (XVIvet-XXvet kantved).

tik en hanternoz, ha menez Oural er reter. Yezou bras en o fez evel an illirieg, an thrakeg hag ar skutheg (bet, gwir eo, brallet o galloud gant argadadennou ar Gelteg hag ar C'hermaned) a zo bet peurvouget gant ar slaveg. Eur yez-all, ar finneg, he deus kollet kalz a vro dirazañ. A-hend-all, ar c'hollou en deus bet ar slaveg da c'houzañv a-berz ar germaneg diouz tu ar c'hornog, etro dibenn ar Grennamzer a zo bet ouspenn dic'haouet gant an emledidigez, c'hoarvezet en hon Amzer, eus ar rusianeg a-dreuz-penn da Siberia betek ar mor Habask (3).

## VIII. YEZOU INDEZEUROPEK-ALL EUS AN HEN-AMZER KENINDEZEUROPEG AR RAGISTORVEZ YEZOU ARIEK AN INDEZ

Kenderc'hel da zibuna berr-ha-berr evel-se istor ar yezou indezeuropek e vefe hiraat an notennou-mañ hep ken a c'hounid evit al lenner. Ar yezou bras indezeuropek eus an Hen-amzer aet da get e dibenn ar marevez-se, ibereg, ligureg, illirieg, thrakeg, sku-

(3) Lenn, e levr L. Léger, *Le Monde slave, études politiques et littéraires*, eil mouladur, 1897, ar pennad diwar-benn ar rusianeg hag emledidigez ar yezou slavek. A-zivout emfennadeg ar Rusianed war Azia : Edgar Boulangier, *Voyage à Merv : les Russes dans l'Asie Centrale et le chemin de fer transcaspien*, 1888 (mouladur distag ; diwar *T. du M.* 1887) ; J. Carol, *Colonisation russe : les Deux Routes du Caucase*, 1899 ; P. Combes, *Le chemin de fer Transsibérien*, war *A travers le Monde*, 1899, pp. 113-6 ; Gustav Regelsperger, *Les Russes en Asie*, war *La Russie géographique, ethnologique, historique, etc.* embannet gant Larousse, trede mouladur, 1900, pp. 118-32 ; Paol Labbé, *Les Russes en Extrême-Orient*, 1904.



theg (1), o deus bet (diarvar e c'heller beza war ar poent-se) eun istor damheñvel ouz hini al latin, ar c'heltieg, ar germaneg hag ar slaveg. Bez 'ez eus bet anezo, da genta, yezou poblou bihan. Ledet ez int bet goude-se war eun ec'hon bras a vro da heul divrôadegou, aloubadennou - brezel, kenwerzerez, lamm-gresk sevenadurez, lederez-kredenn, h. a. Deşket ez int bet gant tud arallyezek dre gant ha kant, o deus o degemeret da vat goude eur maread-amzer diouyezek a-dremen hir pe hiroc'h. Hennez eo bet ivez, hep mar ebet, istor ar vamm-yez veur m'eo tarzet diouti an holl yezou-se : ar c'henindezeuropeg eus ar ragistorvez.

En Indez, e kavomp skoueriou-all a beurziskouez, en eun doare anat-splann d'an holl, pegen aes eo d'ar poblou, diwar-bouez plegennou-zo, kemma o yez ouz eur yez-all. Ar yezou ariek, pe yezou indezeuropek an Indez, a zo bet degaset e korn gwalarn ar vro gant gwenngroc'heneien e-pad an eil milved kent H. S. Komzet e vez bremañ ar yezou-se war ouspenn an hanterennad eus douarou ar vro vras-se, gant milmiliadou tud melengroc'henek, gellgroc'henek ha dugroc'henek. Dirak hon daoulagad, e kendalc'hont d'en em leda tamm-ha-tamm e-touez Indeziz, ha da veza degemeret gant meuriadou a-bez eus hen-ouennou ar vro (2).

(1) Hogos kement a anavezomp diwar-benn ar yezou-se en em gav dastumet e levr E. Philipon, *Les peuples primitifs de l'Europe méridionale, recherches d'histoire et de linguistique*, 1925.

(2) L. de la Vallée Poussin, *Indo-européens et Indo-iraniens : l'Inde jusqu'en 300 avant J.-C.*, 1924 ; Meillet ha Cohen, *Les Langues du Monde*, 1924, *passim*. Diwar-benn kenindezeuropeg ar ragistorvez, ar penna levr da studia eo hini A. Meillet, *Intro-*

## IX. KRESK-POBLANS HA LEDA-YEZ KRESK WAR NIVER AR C'HALLEGERIEN EN NORZ-AMERIKA EN HON AMZER

Peuz-didalvez eo lavarout penaos kenta tra a ro lusk d'eur yez d'en em leda eo feur uhel ar ganedigeziou. Dre m'o devez Gallaoued ar C'hanada tiadou a bemzek, ugent bugel, hag ouspenn, o deus gallet kreski eus 65.000 m'edont e 1759 da dri milion hanter e 1930, trec'hi da herzel ouz ar saozneg e bro-Gebek, ha lakaat ar yez-se en argoll zoken e meur a gontelez eus bro-Ontario, hag e broiou abez eus korn biz ar Stadou-Unanet : Men, New-Hampshire, Vermont, Massachussetts, Rhode-Island.

N'eo ket a-walc'h koulskoude kresk ar boblañs en eur vro hag an ermaeziadegou a dud yaouank o tont da heul evit lakaat yez ar vro-se da c'hounit tachenn ha suraat d'ezi he buhez en diavaez. Ret eo e vefe eus an divrôerien brôadelerien emskiantek, d'ezo eun anaoudegez veo eus istor o fobl, stad enno, da heul, gant kement a ra o brôadelez. Ret eo ouspenn e vefent bleniet, ambilhet ha kenstrollet gant tud desket kenyez d'ezo, a ouezo maga e pep giz ar skiant hag ar yez vrôadel en o zouez dre ober skol d'ar vugale ha dre sevel, evit an dud en o oad, kevredadou

*duction à l'étude comparative des langues indoeuropéennes*, pe-
vare mouladur, 1915. A-zivout ar mammennou en deus bet ar
c'henindezeuropeg er ragistorvez pella, lenn eveziadennou C.
Autran, war *Babyloniaca*, VIII, 1924, pp. 195-218 (*Sumer et le*
*Monde préaryen*) ; *Sumérien et indo-européen : l'aspect morpho-*
*logique de la question*, 1925 ; h.a. Lenn ivez : P. Rivet, *Sumé-*
*rien et Océanien*, 1929. Keñveria *Bull. de la Soc. de Ling. de*
*Paris*, levrenn 29, feskad 3 (niverenn 88), pp. XXV, 136-7. H.a.



diouz holl ezommou ar vuhez: buhez ar c'horf, buhez
ar spered ha buhez an ene. Gallaoued ar C'hanada
o deus kavet peurliesa seurd blenierien en o c'hen-
vroïz aet da veleien, leaned ha leanezed. Bet o deus,
ouspenn, skoazell digant beleien, leaned ha leanezed
degaset eus a Vro-C'hall. Harpet eo bet an holl stri-
vadou-se gant pennou Iliz Rom, dre ma welent
sklaer e oa mad an Iliz-se e vije startaet er C'hanada
an enezennad c'hallegerien gatolik ouz ar morad a
saoznegerien hugunodek ouz o grounna, ar saozne-
kaat o tegas d'e heul, nao gwech war zek, evit an den
saoznekaet, an trei war ar brotestantiez (1).

(1) Diwar-benn poblidigez ar C'hanada, e istor, h.a., lenn :
F.X. Garneau, *Histoire du Canada*, 3 levrenn, Kebek, 1852 ; A. Fer-
land, *Cours d'hist. du Canada*, 2 levrenn, Kebek, 1861 ; Tail-
lon, *Hist. de la colonie française du Canada*, 2 levrenn, Montreal,
1865 ; Moreau, *Hist. de l'Acadie française*, Pariz, 1873 ; P. Mar-
gry, *Découvertes et établissements des Français dans l'Amérique*
*septentrionale*, 6 levrenn, 1888 ; Sylva Clapin, *La France transat-*
*lantique : le Canada*, 1885 ; Gailly de Taurines, *La Nation cana-*
*dienne*, 1894 ; G. du Bosq de Beaumont, *Une mission en Acadie*,
war *T. du M*, 1900. H.a. Ne vern pegen bras eo bet roll an dud
a iliz e miridigez ar galleg er C'hanada, arabat ankounac'haat
ez eus bet ivez liked o kenoberia ganto : tud eus an noblañs ha
tud eus ar renkadou-etre. Istor an tiegeziou-se, a zo bet evel
framm ha stern ar c'hallegerien a veve war riblou ar Sant-Lorans,
a vo kavet war *Le Bulletin de recherches historiques*, Levis (Ka-
nada).

## X. AN ERMAEZIADEGOU-TUD DISPLEITUS DA LEDA AR YEZ : AN ERMAEZIADEGOU PEORIEN DIZESK HA DISTUR HINI VREIZIZ E BRO-C'HALL E DIBENN AN XIX[vet] KANTVED HAG E DEROU AN XX[vet]

Disheñvel e c'hoarvez pa vez an divrôerien tud dizesk, didra, dizifenn ha distur. Unan eus ar mantrusa ermaeziadegou a zo bet en hon Amzer eo hini ar Vrezoned hag ar Brezonezed yaouank eus korniou paoura Breiz-Izel davet ar broiou-krec'h, Breiz-Uhel ha Bro-C'hall, e dibenn an XIX[vet] kantved hag e derou an XX[vet]. Eur Breiz-Uhelad, an Ao. Yan Choleau (Yan Kerper) en deus savet eul levr kelennus da lenn diwar-benn an ermaeziadeg-se (1). Nemet sabatuet a-grenn e rank menel an neb a anav ar reuziou hag an dismegañsou diniver a zo bet da heul an divrôadeg-se, pa lenn, enskrivet war talbenn levr Choleau, an diou werzenn-mañ :

*Dre-holl e lec'h an heol a bar*
*Ar Breizad a vale heb e bar.*

E-doug ar Grenn-amzer (e mare rouantelez Vreiz, ha, diwezatoc'h, e gre an Dugelez), ha, goude-se, er pennad-amzer-etre, pa n'edo ken eus Breiz nemet eur « proviñs » eus rouantelez Vro-C'hall, he deus kaset ar Vro-mañ kalz a zivrôerien er broiou-krec'h ha dre Europa a-bez: krouzerien ha telennerien e prantad ar C'hladdalc'helez (2), hag, a bep amzer, kadourien: pennvrezelourien ha soudarded (3). N'oa ket atao sent eus an dud-se. Hogen, bez'ez oant, da vihana, tud hag a lakae da zouja an ano brezon, tud hag a denne warno an azaouez, dre ma oa gwall-risklus beza dismegus en o c'heñver pe mont d'ezo diwar fae (4). Ouz ar rummadou Brezoned-se eo e terefe enskridardamez lorc'hus levr Choleau, neket ouz engroez ar beorien hag ar paourezed dizifenn a yeas, goude eur vuhez a zienez, a c'hlac'har hag a vez da leunia klañvdiou, putendiou ha beredou Bro-C'hall. Ne zere ket kennebeut an enskrid-ardamez kanmeulus-se d'an darn-vuia eus an dud uhel a veve e Breiz e mare an ermaeziadeg, noblañs, bourc'hizien, pinvidien a bep stad, anezo « Breiziz al lez-ober », n'o deus graet taol-striv efedus ebet evit trei ar walenn d'eur vad bennak, n'o deus ket meizet e oa o dlead unani o

(1) Yan Choleau, *l'expansion bretonne au XX[e] siècle*, 1922.

(2) Edo brudet er mare-se ar Vrezoned e Gall evel kanerien ha sonerien. Ken niverus e oant degouezet en Okitania ma klemm Per de Mala diwar o fenn. Folquet a Varsilho a ra meneg eus ar *fais de Bretanha*. En eur pennad gwerzennou, e rebech Gerald de Cabreira d'eur jangler eus e vro beza dizakuit war e vicher : bieller fall ha kaner fall ma 'z oa. Etre meur a damall-all, e laka hemañ warnañ :

*Non sabz fenir*
*Al mieu albir*
*A tempradura de Breton.*

« N'ouzont ket kloza, d'am meno, dre an treus-skeuliata-ton e-giz ar Vrezoned ». Ch. Gidel, *Hist. de la littér. fr.* 1875, pp. 51-2, 121.

(3) Kenta bagad Brezoned a yeas eus Breiz-Vihan da vrezelekaat er broiou-krec'h eo hini ar roue Riothamos er VI[vet] kantved. Keit hag ar *pagus Bituricus* (ar Beri bremañ) ez eas.

(4) Ar ger gallek *bretteur* « paotr e gleze dic'houin dalc'hmat » a zeu eus *brette* (furm wregel ar galleg *Breton*) a veze lavaret eus kleze hir Brezoned ar Grenn-amzer.

yâlc'hou, o c'halonou hag o speredou evit reiza hag urzia an divrôadeg, basta da ezommou kenta an di vrôerien, hag o heñcha davet tachennou yac'husoc'h e pep giz eget labouradegou ha kêriou bras Bro C'hall (5).

Peur-zifrouez evit ledidigez ar Brezoneg eo bet ent kresk ar boblañs e Breiz e-pad an XIX[vet] kantved A-drugarez d'ar c'hresk-se, gwir eo, ez eas niver a vrezonegerien war sevel betek tizout 1.300.000 a du etro dibenn ar c'hantved-se, hervez jedadenn a Breiz-Uhelad Paol Sebillot. Nemet ne spleitas ket a gounid-se da leda ar yez er-maez (6). Hag e Breiz-Izel zoken e voe kempouezet war goll hag hogos ka-set da get ar c'hresk war niver ar vrezonegerien gant an taoliou reuzius e voe skôet neuze ouz ar Yez. Abaoe 1872-1873, hogen dreist-holl etre 1880 ha 1900, e voe staget da sevel dre-holl e Breiz-Izel skoliou pe lik pe gristen, hogen ken divrezonek an eil re hag ar re-all (7). Dre saliou-herberc'hia-bugaligou e voe lakaet

(5) An oberiou talvoudusa bet krouet d'ar c'houlz-se evit an divrôerien a Vreiz eo *ar Barrez vreizat* savet gant an aotrou 'n abad Kadig e Pariz (gant skoazell an Ao. Jikel des Touches) ha Kelc'h sant Erwan (hemañ brezonekoc'h ha tuetoc'h d'hor Brôadelez) gant Laouig (Gwilherm ar Moal) e Sant-Denez (bannleo Pariz).

(6) Ar Vrezoned ermaeziet, ar re anezo en o oad, a zalc'h d'o yez peurliesa, pa gavont o zu da gaozeal kenetrezo. O bugale, avat, n'ouzont tamm ebet anezi.

(7) Betek 1860, ha diwezatoc'h c'hoaz, e oa bet e parreziou Breiz-Izel skoliou bihan, ken evit ar baotred ken evit ar merc'hed, dalc'het gant brezonegerien eus ar vro. Er skoliouigou-se e tesked d'ar vugale a youl vat — n'oant tamm rediet da vont d'ar skol — lenn ha skriva e brezoneg, ar pedennou er yez-se hag e latin. A-drugarez d'ar skoliou-se, e kaved neuze kalz a Vrezoned a ouie lenn ar brezoneg hag al latin, hag i dic'houzvez a-grenn a lenn ar galleg. Frañsez Vallée hag an aotrou 'n abad Le Clerc (Kloareg ar Wern) o deus komzet d'in eus ar skoliouigou-se o doa gwelet en o bugeliez.



zoken ar vugale en o oad tenera da zizeski pe da dre-men hep deski ar brezoneg. Miliadou a vistri ha a vestrezed-skol, bet c'houezet en o zeod, bet savet a-ratoz-kaer evit diwrizienna ar Yez diouz ar Vro, en em lakaas e pep parrez da zismegañsi ar Brezoneg dirak ar gerent, o terc'hel warnezo evit ma chomjent hep komz brezoneg d'o bugale. Aesoc'h-aes gant ar bloaveziou e voe d'ar vistri-skol al lo-denn-se eus o labour drastus, dre n'o devoa ken d'ober ouz ar gerent penngalet a c'hiz koz na ouient nemet ar Brezoneg, hogen ouz kerent klouar, bet hanter-gontammet o empenn en o yaouankiz dre ar skoliou nevez hag a ouie ar galleg kerkouls hag ar brezoneg.

Da harpa ha da glokaat al labour divrezonek graet gant ar skoliou, e voe, dreist-holl abaoe an degad-bloaziou 1890-1900, al labour divrezonek graet gant an oberou hag ar c'hazetennou, ken lik, ken kristen. Ar re-se, an oberou dreist-holl, a zo evel eur roued tao-let war Vreiz-Izel, stankoc'h-stanka ar mailhou ane-zi bemdeiz. Hogos divrezonekaet eo bet ar vro (8). Trôet eo bet penn-evit-penn, er remziadou nevez, spered ha menoziou ar remziadou koz a gare o yez hag o giziou. Sunet eo bet digant Breiz ar pep spe-redeka, ar pep kreñva, ar pep gwella e pep doare eus he bugale. Aet eo ar vro-mañ en he fez d'eur ven-gleuz danvez-tud (*matériel humain*, gouez d'ar C'hal-laoued) ma tered daveti tud a bep seurd eus ar broiou-krec'h da gerc'hat diouz o ezommou. Amañ

(8) Gwelout levr Roparz Hemon, *Enklask diwar-benn stad ar Brezoneg e 1928* (Levraoueg keltiek etrevrôadel, levrenn I), mouladur Gwalarn, Brest, 1930.

emeur o tarbari a-vil-vern danvez mevelien, mitizien, labourerien, implijidi evit merourien, mistri-labouradeg ha bourc'hizien Vro-C'hall, danvez soudarded, merdeïdi ha kargidi evit Gouarnamant Pariz, danvez beleien, leaned ha leanezed evit Iliz Roum. Hag « Emañ pep tra evit ar gwella er gwella eus an holl vedou », setu,a-hervez, meno renkadou uhela ar vrôad, « Breiziz mevelaet ha kloroformet al lez-ober », noblañs, bourc'hizien, pinvidien a bep stad, pa n'o deus gouezet sevel netra a-enep d'ar gwalennou a oa o reuzia, na zoken astenn harp, rei dourn *en eun doare efedus* d'an nebeut strivadouïgou a zo bet, amañ hag ahont, o klask dizarbenn « al labour diaoulek » kaset en-dro gant enebourien ar Yez abaoe dek ha tri-ugent vloaz (9).

Ma ran amañ « strivadouïgou » eus ar pez a zo bet graet e-pad an XIX$^{\text{vet}}$ kantved hag e-doug an tregont bloavez kenta eus an XX$^{\text{vet}}$ kantved evit stourm ouz gwalenn an Divrezonekaat, n'eo tamm ebet evit izelaat al labour graet, na kennebeut evit dismegañsi an dud a galon o deus gouestlet o buhez d'al labour-se ha dispignet o feadra hag o yec'hed d'hen lakaat da vont en-dro: Kêrmarker gant *Breuriez ar Varzed*, Yan ar Fusteg gant *Gorsez ar Varzed*, Milin gant *Feiz-ha-Breiz* koz, an abad Perrot gant *Feiz-ha-Breiz* nevez ha *Feiz-ha-Breiz ar vugale;* Frañsez Vallee gant *Kroaz ar Vretoned;* Loeiz Herriaou gant *Dihunomp;* Erwan Verthou gant *Ti Kaniri Breiz;* Tangi Malmanch gant *Spered ar Vro;*

(9) « Labour diaoulek » eo al lavarenn tamm ebet re c'haro ma reas ganti an abad Perrot, rener *Feiz-ha-Breiz*, eur wech ma komze dirazoun eus an traou-se, e ti F. Vallée.



Jaffrennou gant *Ar Vro;* Koroller gant *Breuriez ar Brezoneg* (evit deski lenn ha skriva brezoneg d'ar vugale); Emil Ernault ha F. Vallee gant *Emgleo ar Skrivagnerien* (diwar-benn reizskrivadurez ar Brezoneg) ha *Breuriez-Veur ar Brezoneg;* Erwan ar Moal gant *Arvorig* (evit ar vugale), *Breiz, Breizadig* (evit ar vugale); Roparz Hemon gant *Gwalarn, Kannadig Gwalarn, Levraoueg Gwalarn, al Levriou 5 gwenneg* ha *Brezoneg ar Vugale*. Ober a ran anezo « strivadouigou » dre ma oa anezo *deraouadennou, boulc'hadennou* nemetken, a c'houlenne evit dont da vat, padout, kreski ha rei frouez, neket kenskrivagnerien *kenleiz* (ar pez o deus bet), hogen, ha dreist-holl, *kenlederien difaezadus, kenharperien binvidik*, ha *kendalc'herien*. Keit ha ma 'z int padet, ez int chomet, pep hini anezo peurliesa, oberenn eun den hepken. Eur wech aet da get an den, kouezet an oberenn en he foull. D'ar remziadou-Brezoned nevez da drei al lavar-mañ e gaou evit an oberennou a van en o sav c'hoaz !

## XI. AN ERMAEZIADEGOU-TUD DISPLEITUS DA LEDA AR YEZ HINI IWERZONIZ ER STADOU-UNANET EN XIX$^{\text{vet}}$ KANTVED

Rustoc'h c'hoaz eo bet doare-ober ar Saozon duhont, en Iwerzon, eget hini ar C'hallaoued amañ, e Breiz. En Enez ar Sent n'eo ket gounit dre gaer ar renkadou-renerien, n'eo ket teogi anezo, a zo bet klasket ober. Skei gant ar c'hleze a zo bet graet ahed kantvedou. Distrujet noblañs ar vro pe rediet

da vont d'an harlu. Rivinet ar renkadou-etre, ha savet dre reiz ha lezenn harzou a bep seurd evit mirout outo da binvidikaat adarre ha da sevel e renk hag e deskadurez. Ar bobl a zo bet gwasket en eun doare ken euzus-all, rediet da zivrôa dindan boan a vervel gant an dienez hag an naon. Eus pevar milion pe dost a iwerzonegerien a vane c'hoaz en enezenn e 1830, ne van ken bremañ nemet 125.000 anezo. Ar re-all a zo marvet gant an naon e 1846-1847 pe aet da ober o annez er broiou-tremor, dreist-holl er Stadou-Unanet. E dibenn an XIX$^{\text{vet}}$ kantved, e nivered er vro-se tost da bevar milion a Iwerzoniz (1). Anezo, evit an darn-vuia, tud dizesk ha didra pa zegouezjont er Stadou, ez int aet d'en em dolpa er c'hêriou bras hag er rannvroiou stank enno al labouradegou. Eno ez ejont da vevelien, da labourerien, da implijidi dindan ar saoznegerien, ha ker buan ez ankounac'hajont o yez ken n'oa, e dibenn an XIX$^{\text{vet}}$ kantved, evit pevar milion a Iwerzoniz annezet er vro, nemet eun iliz hepken e-lec'h ma veze prezeget e gouezeleg Iwerzon (2).

Heñvel ouz Breiziz divrôet p'o deus evelto ankounac'haet buan o yez vrôadel, Iwerzoniz ermaeziet er Stadou-Unanet a zo disheñvel diouto e meur e geñver-all. Lemmoc'h a spered eget Breiziz, divorfiloc'h egeto, distagellet mat o zeod, atao dare d'en em voda ha d'en em gevredadi evit irienni ha komplodi ouz hemañ pe henhont, pe ouz an dra-mañ pe an dra-hont, o deus tizet kalz anezo sevel e renk, ha

(1) 3 979 569 hervez Paol Leroy-Beaulieu, *Les Etats-Unis au XX$^{\text{e}}$ siècle*, pevare mouladur, 1909, p. 19.

(2) F. Schrader ha L. Gallouedec, *Géographie de l'Amérique*, 1893, p. 219.



mont, a-niver, da gargidi e merereziou ar c'hêriou bras, a-wechou zoken e renerez ar Stadou. Ar re izela a ra evel polised, kabalerien-votadegou, h. a. Nemet e tro ouz micheriou uhel, evel ar vreutaouriez, mibien ar re o deus gallet rei deskadurez d'o bugale. Re alïes ez int aet da greski niver ar bolitikerien a vicher a zo, dre o brabañserez, o gevier, o zreuzvarc'hadou mezus, unan eus gwasa gwalennou ar Stadou-Unanet. Peurijinekaet eo bet gant ar re uhela-savet anezo ar prena-mouezieu er votadegou hag an tostenna-kargidi. An *Tammany Ring*, gwall-vrudet e Norz-Amerika, e dibenn an XIX$^{\text{vet}}$ kantved, dre al laeradennou-fiziañs gwall-c'hrevus graet gant e izili (deuet e oant a-benn da aloubi tamm-ha-tamm an holl gargou e merereziou Stad ha kêr New-York), a zo bet an andon anezañ en eur c'hevredad-Iwerzoniz, an *Tammany Society*, savet e 1805. Ker galloudek e oa deuet Iwerzoniz e New-York, etro dibenn an XIX$^{\text{vet}}$ kantved, ma veze stignet, da geñver deiz gouel sant Patrik, banniel gwerglas Iwerzon war an Ti-kêr (3).

Peursaoznekaet e-keñver ar yez, e klask Iwerzoniz katolik ar Stadou-Unanet saoznekaat ar gengredenneien o devez e-touez tud ar brôadeleziou-all. Deuet ez int evel-se da veza gwasa enebourien ha heskinerien ar c'hallegerien e Norz-Amerika, pa strivont da lakaat war ar C'hallaoued, evel eskibien, beleien ha mistri-skol, saoznegerien iwerzoniat. En em harpa a reont evit ober kement-se war lavar ar Pab Leon XIII$^{\text{vet}}$ en deus diskleriet e 1897 e tlee holl ga-

(3) Diwar-benn Iwerzoniz er Stadou-Unanet, lenn P. de Rousiers, *La Vie américaine*, 1892, pp. 575-88. A-zivout an *Tammany*, J. Bryce, *Commonwealth of America*, II, pennad 88.

toliked ar Stadou-Unanet sellout ar saozneg evel o c'henyez (4).

Hag enno kement a blegou fall, Iwerzoniz ar Stadou-Unanet a zo manet stag ouz o ano brôadel adrugarez d'ar gasoni maget atao en o c'hreiz gant koun krizderiou ha dislealderiou Bro-Saoz ouz Iwerzon. Evel Iwerzoniz ez int en em vodet hag en em gevredadet e pep lec'h. Gant o skoazell-arc'hant eo o deus gallet Iwerzoniz Iwerzon stourm ouz Bro-Saoz hag adkavout o frankiz. *Nemet petra 'dalv ar frankiz politikel adkavet pa vez sanket da vat, enlouc'het-doun en empenn ar frankizidi yez ar vac'homerien ? Petra a iwerzonek e gwirionez, pa lavaran iwerzonek, a c'hell menel e tud stummet holl venoziou ha troiou o spered gant moul eur yez estren ?* Ne vez ken eus an ano iwerzoniat nemet *eun ardamezenn douellus peget ouz eur pakad marc'hadourez a vaez-bro.*

## XII. AN ERMAEZIADEGOU PEORIEN DIZESK HA DISTUR HINI AN ALAMANED ER STADOU-UNANET HAG E BRAZIL

An Alamaned, kalz niverusoc'h er Stadou-Unanet eget Iwerzoniz (1), a zo manet fealoc'h d'o yez

(4) E. Tonnelat, *L'expansion allemande hors d'Europe : Etats-Unis, Brésil, Chantoung, Afrique du Sud*, 1908, p. 54.

(1) Bez' e lakaer etre eitek milion ha pemp milion war-nugent niver an Amerikaned diskennet eus an Alamaned enbrôet er Stadou-Unanet abaoe 1685, E. Tonnelat, *L'expansion allemande hors d'Europe*, p. 11, notenn 1.



daoust d'o abafted ha d'o spered a veveliez. Diwar ar bloaz 1830, eo bet laosket da redek e-touez alamanegerien ar Stadou ar ger-gourc'hemenn-mañ deuet eus a dremor: *Erhaltung des Deutschtum* « Mirout an Alamanegez ! » Bez' ez oa, kent Brezel 1914-1918, en tu-hont da zek milion hanter a alamanegerien bodet dreist-holl e Stadou an diabarz hanternozel : Pennsilvania, Ohio, Indiana, Illiniz, Michigan, Wiskonsin, Minnesota, Iowa, Missouri, Dakota, Nebraska (2). An dek milion hanter-se a dud o komz alamaneg o doa e 1900 eur c'houec'h kant bennak a gelaouennou en o yez ha moulet evito er vro endeeun ma vevent enni. Darn eus ar c'helaouennou-se (*New-York Staatszeitung* e New-York, *Illinois Staatszeitung* e Chikago, *Westliche Post* e Sant-Loeiz) a oa da lakaat e-touez brasa kelaouennou Norz-Amerika. Koulskoude, daoust d'o niver bras ha d'o c'helaouennou stank, alamanegerien ar Stadou-Unanet a ra d'o dinerza, e-keñver ar yez, ar gwanedigeziou endeeun a vez o reuzia ouz Iwerzoniz ha Breiziz. Bez'ez eus anezo, peurliesa, tud eus ar bobl, tud a renk izel, abaf da embreger (3), divarrek da stourm evit mirout o alamanegez, dic'houzvez eus an alamaneg unvan, o komz rannyezou alamanek ken disheñvel an eil diouz eben ma n'int ket barrek d'en em glevout ke-

(2) En enep d'ar pez o deus graet Iwerzoniz, an darn-vuia eus an Alamaned enbrôet er Stadou-Unanet a zo aet da veva war ar maez. Nemet abaoe m'emañ bet o stankaat al labouradegou er vro (da lavarout eo abaoe hanterenn diweza an XIXvet kantved), hoalet eo bet eur c'halz anezo gant ar c'hêriou bras. Ar pep muia koulskoude o deus dalc'het da veva war ar ploue.

(3) Ha laket abafetoc'h c'hoaz dre ma 'z int damzisprizet gant ar Saozamerikaned a sell anezo evel eur siseurd a zanvez-poblañs, en o c'hreiz elfenn ebet a nerz-emreiza.

netrezo. Ouspenn dizunvaniez ar yez, ez eus etrezo dizunvaniez a gredenn. Bez'ez eus katoliked en o zouez, hugunoded diwar veur a ranngredenn, ha tud digredenn. An holl sparlennou-se a laka eus an diaesa an unvaniez a vefe ret sevel kenetrezo evit mirout an alamanegez.

A-zivout an dizunvaniez a gredenn etre Alamaned ar Stadou-Unanet, n'eo ket didalvez evesaat kementmañ: ar re aesa anezo da saoznekaat eo an alamanegerien gatolik, dre n'o deus ket a iliz d'ezo o-unan. Bodet ez int a-gevret gant Iwerzoniz, Poloniz, Italianed, Gallaoued, en eun ilizad nemetken, e dourn Iwerzoniz ar renerez anezi. Distera preder an Iliz-se eo poania da vevaat an alamaneg, pa 'z eo gwir e vefe kement-se harpa an dizunvaniezou en he diabarz ha mont a-enep d'he mad-hi. Er Stadou-Unanet muioc'h c'hoaz eget e lec'h-all, emañ spered etrevrôadel ar gatoligiez en e varr hag a-du gant an unyezega ar vro. Diskleriadur Leon XIIIvet, ma tlee beza er vro-se ar saozneg yez ar gatoliged, a zo bet kondaonidigez an alamaneg d'ar maro. An alamanegerien lutheriat, er c'hontrol, renet ha sternataetstart ma 'z int gant tud kenyez d'ezo, a zo anezo gwella kreñvlec'hiadou an alamanegez en Norz-Amerika. Rannet ez int e 65 urziad pe sened. Ar galloudeka eus ar senedou-se, an *Deutsche evangelische-lutherische Synode von Missouri, Ohio, und anderen Staaten*, a zo alamanek-rik. Bez'en deus 2000 pastor, 2500 kumuniez, hag e tegemer skodou a-berz 450000 kengredenneg. Derc'hel a ra 2000 skol darempredet gant 100000 bugel. Bez'en deus 9 c'hloerdi ha kelenndi, 19 klañvdi pe emzivadti, eun ti-moulerez bras e Sant-Loeiz, e-lec'h ma embann, en tu-hont d'eun niver



bras a levriou hag a levriouigou-leda-kredenn en alamaneg, dek kelc'hgelaouenn sizuniek pe viziek, trizek kelaouenn pemdeziek pe sizuniek, holl skrivet en alamaneg (4).

An hevelep pennabegou a wanded a gaver gant an Alamaned aet stank da veva e Brazil. Tost da bevar c'hant mil a zo anezo, bodet dreist-holl e Stadou kreisteizel ar vro : Rio Grande do Sul ha Santa Katarina. Bez 'ez eus bet anezo, etre 1825 ha 1890, difraosterien an *Urwald*, an hen-goadou ec'hon a oa dindano kevrennou meneziek an diou Stad-se (5). Bremañ e c'heller marc'hegez e-doug derveziou-pad e Rio Grande do Sul ha Santa Katarina hep kavout netra-all war an hent nemet atantou, kêriadennou ha bourc'hiou savet ha tudet gant Alamaned.

Savet ez eus bet evito, e kêriou ar vro, eun tregont bennak a gelaouennou en o yez. Ha koulskoude, diouz ma lavar an dud o deus o gweladennet ha studiet an doareou ganto, diaes-bras e vezo d'ezo mirout o yez. Portugaliz lezirek ha lez-ober ar Brazil a zo, gwir eo, evit an alamaneg hag an alamanegez, amezeien dizrastusoc'h eget Saozamerikaned oberiant ar Stadou-Unanet. Ne vern koulskoude pegen lezirek ha lez-ober e vent, ez eus ganto, en o daouarn, holl loc'hiou-levia ha gourc'hemenni ar vro, hag an daou greñva anezo : ar renerez politikel hag an deskadurez. E Brazil, gwasoc'h c'hoaz eget er Stadou-Unanet, amañ eus an Alamaned enbrôet tud dizesk ha

(4) E. Tonnelat, *L'expansion allemande hors d'Europe : Etats-Unis, Brésil, Chantoung, Afrique du Sud*, 1908, pp. 52-6.

(5) Evel-se en Norz-Amerika, etre 1685 ha 1766, e oa bet difraostet gant kenyezerien d'ezo koadou bras milvloaziek Pennsilvania.

digevret, koueriaded o komz meur a rannyez disheñvel, ha digas ouz kement tra er-maez eus al labourdouar hag ar maga-loened. N'o deus ket a vistri-skol vat evit deski d'ezo an alamaneg unvan, hag e tioueront ouspenn blenierien, tud a benn hag a zeskadurez evit o c'hevredadi hag o heñcha e sell d'ar yez ha d'ar vrôadelez, evit o zomma e pep giz ouz an alamaneg hag an alamanegez. Damgasaet ha disprizet ez int ouspenn, o veza ma 'z int Germaned, gant Braziliz, lorc'h enno leiz o c'hroc'hen gant o latinegez (6).

## XIII. PREDERIADENNOU A-ZIVOUT AR PEZ A ZO ARAOK

Er Stadou-Unanet hag e Brazil, en em gave an alamanegerien enbrôet er gwella plegennou evit mirout o yez, ha sevel gant an amzer brôadou alamanek nevez, pa oant deuet da ober o annez a-vagadou bras el lodennou didud pe peuz-didud eus ar vro (furoc'h war ar poent-se eget Iwerzoniz a oa aet d'en em dolpa er c'hêriou). Daoust da se, evel m'emaomp o paouez gwelout, e hañval ar milmiliadou-tud, anezo an advrôadennadou alamanek en Amerika, beza tonket da goll o yez ha da vont da saoznegerien er Stadou-Unanet ha da bortugalegerien e Brazil... nemet trôet e vefe penn d'ar vaz kent pell. Rak n'eo ket a-walc'h

(6) Da c'houzout hiroc'h, lenn e levr Tonnelat, *L'expansion allemande hors d'Europe*, ar pennad diwar-benn an advrôadennadou (trevadennadou) Alamaned e Brazil, pp. 91-154. Hag e levr Per D'enis, *Le Brésil au XXe siècle*, pevare mouladur, 1911, ar pajennadou 232-52.



niver an enbroïdi ha dereadelez al lec'h evit suraat an difenn ha rei an trec'h. Evit dont da veza eun nerz, e tle an niver kaout simant an emskiant vrôadel, hag ouspenn-se, endevout framm, stern ha blenierez renkadou-tud diorrôet ha desket a-ratoz evit blenia, sternia ha framma. Anez-se, ne deus eus an niver, ne vern pegen bras e ve, nemet eur meneziad uloc'h a vezo skubet gant avel an darvoudou.

Eno emañ an dalc'h ! *Anez beza renet, harpet, hag evel sternataet ha frammataet-start a-bep-tu gant tud all, ar bobl n'eo ket mat da stourm.* A-walc'h he deus da ober gant gounit he bara. Kement-se a zo bet lavaret eur wech c'hoaz e brezoneg gant Tangi Malmanch, bez ' ez eus bremañ tregont vloaz :

« Kredi a raer a-walc'h e Breiz e c'heller fiziout er bobl (me a fell d'in da lavarout er re vunut, er re diouiziek) evit difenn ar Yez. Hogen fazia a raer, n'em eus ket aon d'hen diskleria, ha pa rankfen beza lakaet kaner fall. Ar bobl ne ra forz ebet eus he gizprezek. Her mirout a ra, moarvat, dre voaz; n'hen difenno ket avat dre gefridi, pa ouezo eur c'hiz-all. Rak ar bobl ne oar ket petra eo ar *superflu*. Kement tra n'he deus ket ezomm anezi e lavar ez eo didalvez. Pa n'he devezo mui ezomm eus ar Brezoneg, e tilezo anezañ ».

En dilinennadou da heul, e tiskouez ar skrivagner ez eus e Breiz eleiz a dud hag o deus galloud war ar bobl dre o renk, o c'harg, o stad a vuhez, o deskadurez. Ar bobl, emezañ, a selaou ha (pez a zo muioc'h) a gred anezo. « Kement a reont, kement a leveront a gavont brao. Da skouer o c'hemeront. Ober evelto a glaskont ». Ar re-se eo ar Vrezoned desket.

En o galloud emañ adsevel ha salvi ar Brezoneg (1).

Ya ! a lavaran-me d'am zro, gant ma vefe eus ar Vrezoned desket-se, ouspenn tud desket, tud a benn, a vennerez start ha diaes da ziskar, gant ma vefe anezo Brezoned emskiantek hag oberiant, *saverien ha krouerien*, lorc'h enno gant o Yez hag o Breizadelez. Keit ha ma vanko d'ar vrezonegerien amañ — ha da alamanegerien dremor — dibabou-tud desket kenyez d'ezo, e vano o yezou en argoll.

## XIV. AR VULGARED E MAKEDONIA-UHELA HAG E THRAKIA E DIBENN AN XVIII^vet KANTVED HAG E-DOUG AN XIX^vet

Ret eo da blegennou eus an dibaota kendegouezout evit ma virfe tud eus ar bobl o yez a-dreuz kantvedou dindan renerien arallyezek. Slaved ar Balkaniou n'o deus ket dizesket o yezou ha d'ezo beza bet o veva e-pad pevar c'hantved sujet d'an Durked. Nemet ar rouantelez savet gant an Durked a c'hiz koz a oa rouantelez al lez-ober pez a c'halle beza. Gant ma vije paeet an truajou, n'oa ket an Durked a wechall e chal a dra-all ebet. Ne vije ket deuet d'ezo war o spered sevel skoliou evit klask trei bugale ar slavegerien war an turkeg. Beva a raent hag e lezent ar re-all da veva.

Dindan o beli, n'o deus ket Slaved ar Balkaniou miret hepken o yezou, o astenn o deus graet dre c'hounit d'ezo tachennou nevez. Thrakia, ha, dreist-holl, Makedonia-Uhela, bet hanter-ziboblet gant ar brezeliou o doa graet o reuz er broiou-se eus an X^vet d'ar XV^vet kantved (1), a zo bet adtudet evel-se gant Bulgared eus ar bobl (2), galvet gant perc'henned-douar pinvidik ar vro, Gresianed ha Turked, evit labourat war o douarou manet fraost dre ziouer a dud.

Da genta, etro dibenn an XVIII^vet kantved, e teue ar Vulgared evel gopreosterien nemetken. A-benn eur pennad, koulskoude, e tegasjont o gwragez hag o bugale, hag en em ziazeza da vat er vro dre sevel enni kêriadennou. Eur wech gwriziennet ar Vulgared evel-se, e stagas o ferziou-mat da c'hoari kaer ha da rei d'ezo al lañs war ar gouennou-all. Ar Vulgared n'oant ket hepken gounideien-douar ha liorzerien vat, aketus d'al labour, sentus-kenañ ouz o mistri, hag ouz o servija evit goprou dister. Trôet e oant war an espern, ha n'o doa ken mennad nemet prena douarou a-benn gallout labourat war o zra. Taget a zle e oa, a-hend-all, an darn-vuia eus perc'henned an domaniou bras ma labourent warno. Aes a-walc'h e voe gant-se d'ar Vulgared enbrôet prena tamm-ha-tamm an douarou bet gouestlet da gred pa voe lakaet ar werz warno.

E dibenn an XIX^vet kantved, e oa aet da get er c'hiz-se an darn-vuia eus an domaniou bras e Ma-

(1) *Spered ar Vro*, bloavez kenta, niverenn Ia, miz Eost 1903, pp. VII-VIII.

(1) Betek an X^vet kantved, e oa tudet ar broiou-se gant hellenegerien ha gant roumanegerien dreist-holl.

(2) Ar Vulgared, pa darz o ano evit ar wech kenta en Istor a oa eur bobl finnougriek. Deuet da veva e ledenez ar Balkaniou, e derou ar Grenn-amzer, o deus degemeret ar yez slavek komzet gant o sujidi. En abeg da se, moarvat, ez eo ar bulgareg an drefoeta eus an holl yezou slavek. A. Hovelacque, *La Linguistique*, pevare mouladur, p. 381.

kedonia-Uhela, deuet en o lec'h madou bihan koue riaded, ha bulgareget ar vro da heul. Edo boulc'he zoken gant ar Vulgared Makedonia-Izela ha Thra kia. E bro-Philippopoli (3), n'oa o veva er Grenn amzer nemet hellenegerien, pe hellenegerien a ouen pe tud hellenekaet. Bulgarekaet a-grenn edo e diben an XIX$^{vet}$ kantved. War eur milion a vroïz, ne van ken nemet hanterkant mil Gresian.

Al lanôad-se a goueriaded sioul ha peoc'hus n'o dije ket rôet kalz a zarbar da obererien leun a nerz kalon a-seurd gant an Durked-Yaouank a zo o ren bremañ (1933) en Anatolia. Nemet gwell a se d'ezo ha d'o bulgaradelez, e kavjont, e dibenn an XIX$^{ve}$ kantved hag e derou an XX$^{vet}$, difennerien ha rene rien er « proletariad lennek » stummet gant skoliou Bulgaria. Ar proletariad-se a oa anezañ mibien koueriaded, aet dre gant ha kant er skoliou evit dont da veza kargidi, ha kouezet o meud en o dourn dre n'oa ket a-walc'h a gargou vak digor d'ezo. Ar re-se, hag ar brezel-trec'h renet gant Slaved ar Balkaniou ouz an Durked e 1912-1913, o deus salvet slavegez Makedonia ha Thrakia (4).

## XV. EMFENNA ALBANIZ

Ledenez ar Balkaniou hag ar c'hevrennou kreiz

(3) Philippopoli eo ano gresianek ar gêr anvet Plovdiv gant ar Vulgared ha Felibe gant an Durked.

(4) *La situation politique de la Macédoine*, war *A travers le Monde* (stagadenn *Le Tour du Monde*), 31 a viz Genver 1903, pp. 33-6. *Les troubles dans les Balkans : les comités macédoniens, les bandes bulgares*, id. 31 a viz Here 1903, pp. 349-50.



ha reter eus Europa diouz tu an hanternoz d'ezi a zo bet, abaoe meur a gantved, lec'h-c'hoari da zarvoudou kelennus-kenañ da neb a studi chal ha dichal ar yezou. Ouspenn emfennadeg ar goueriaded eus Bulgaria war Vakedonia-Uhela ha Thrakia, ez eo bet darvoudet ar rann-se eus ar bed gant emskignadeg Albaniz dre C'hresia, Makedonia, Hen-Serbia, ha dre an Durki a-bez. Disheñvel en holl-d'an-holl dre o zemzspered disuj ha brezelgar diouz ar goueriaded peoc'hus a zeuas eus Bulgaria da zigeri breinarou Makedonia, Albaniz a vez sellet peurliesa gant an istorourien evel diskennidi Illiriz pe Dhrakiz an Hen-amzer (1). Nemet dizarbennet-start eo kement-se, diwar pennabegou tennet eus ar yezoniez, gant E. Philipon en e levr diwar-benn hen-boblou Kreisteiz Europa (2). Bezet a vezo war ar poent-se, Albaniz o deus miret betek derou an XX$^{vet}$ kantved eur stad-kevredigez ha giziou heñvel a-walc'h ouz ar re a oa gant Tiruheliz Vro-Skos betek an XVIII$^{vet}$ kantved. Trôet hepken war ar brezel, ez aent a galon laouen da soudarded gant sultaned Konstantinopl a rôe d'ezo, goude o amzer-soudard, douarou ma savent warno kêria-

(1) Gant Illiriz e oa tudet en Hen-amzer ar vro veneziek a anvomp bremañ Albania. E dibenn an Hen-amzer, e vije deuet da glask minic'hi er meneziou-se bagadou Thrakiz argaset eus kevrennou reterel ledenez ar Balkaniou gant argadadegou ar C'hermaned hag ar Slaved.

(2) Pp. 88-90, 97, 99. Diaes eo spisaat da be gerentiad-yezou e taol an albaneg dre ma 'z eo ar pep brasa eus ar geriou e boaz gant ar yez-se amprestadennou nemetken digant al latin, ar gresianeg, ar slaveg hag an turkeg. Bez' e kaver enni betek geriou persianek hag arabek deuet dre hent an turkeg hag an Islam. Ar vro ma komzer hizio an albaneg a hañval beza bet latinaet e dibenn an Hen-amzer, ha, goude-se, slavekaet e derou ar Grennamzer.

dennou. Ac'hano an niver a lec'hiou-annezet, anvet e turkeg *Arnout-kieuï* « Kêr-albaniat », a gaver dre an Durki a-bez.

Stank dreist-holl eo bet enbroïdigez Albaniz er broiou nes d'o meneziou : Hen-Serbia, Makedonia ha Gresia. Goude d'ezi beza bet hanter-slaveget er Grenn-amzer (3), e voe darbet da C'hresia beza albaneget, dreist-holl p'edo o veva dindan aotrouniez Venezia. E derou an XIX[vet] kantved, e oa deuet an albaneg d'ar yez voazeta e rannvroiou a-bez eus ar C'hres : Elis, Argos, Boiotia, Attika. E dibenn ar c'hantved-se, e nivered c'hoaz en tu-hont da gant mil a albanegerien e Gresia (4). An Albaniz-se a zo bet, kerkouls hag an diskennidi eus ar meuriadou slaviat helleneget a veve e Morea hag e lec'hiou-all eus ar vro, e-touez ar wella hag ar galoneka tud o deus stourmet evit dieubi ar C'hres diouz yeo an Durked. A youl Doue en em gavfe eun deiz bennak eur skrivagner brezonek evit displega en hor yez an ijin-spered hag an nerz-kalon

(3) C'hoaz e derou an naontekvet kantved, e oa eleiz a anoiou-lec'hiou slavek dre ar C'hres. *Morea*, da skouer, an ano a veze graet neuze eus ledenez ar Peloponesos, a oa diwar eur ger slavek o talvezout kement hag « arvor » e brezoneg. Nemet abaoe m'o deus ar C'hresianed adc'hounezet o frankiz, o deus strivet da c'houennat diouz taolenn-douaroniez o bro an holl anoiou slavek, italianek ha turkek a oa en em silet enni. Ar ouz an anoiou-lec'hiou gregach, romanek, germanek ha turkek a gaved en o bro.

(4) Gwelout e levr E. Reclus, *L'Europe méridionale*, p. 67, ar gartenn niv. 10, merket enni, dre varrennou sounn stank-ha-stank, ar c'hevrennou eus ar C'hres ma veze komzet albaneg e dibenn an XIX [vet] kantved.






Emfennadeg an albanegerien e Gresia

dispar a ziskouezas Albaniz Hudria, Spezia, Souli, h. a., en o stourmadennou ouz Osmaniz (5).

Bez' e stagas Albaniz da zic'hlania war Hen-Serbia goude trec'hidigez ar Serbed gant an Durked war stourmaez Kossovo (1389). Evit tec'hout diouz yeo argarzus Muzulmiz, sed e tivrôas ar Serbed a gantmiliadou evit mont da chom en Hungaria. Albaniz a grogas neuze da zegouezout dre hiniennou evit ober o annez war an douarou diberc'henn, hag, a-sil, gant an amzer, ez eas kement war gresk niver o enbroidi m'en em gavas, a-benn an diwez, grounnet a-bep-tu ganto ar Serbed manet er vro. Kalz eus ar re-mañ a zegemeras neuze yez, feiz ha giziou Albaniz evit tec'hout diouz o gwallgaserez. An Durked a oa a-du gant an albanekaat-se eus Hen-Serbia, dre m'edo kengredenneien d'ezo, muzulmiz evelto, an darn-vuia eus Albaniz a zeue da veva er vro (6). An emfenna-se a badas betek brezel balkaniat 1912-1913. Danvez-studi hoalus diwar e benn a gaver e skridou an dud o deus beajet pe vevet e kevrennou europat an Durki e-pad an XIX$^{vet}$ kantved (7).

(5) Eun alberz eus buhez ha stad-kevredigez Albaniz a vezo kavet e Demolins, *Comment la Route crée le Type social*, I, pp. 381-412.

(6) Eun niver meuriadou albaniat, ha, dreist-holl, eun niver eus o renerien o deus en em drôet ouz an Islam dre c'hoant d'o mad kentoc'h eget diwar hoalusted-kredenn, evit gallout kenderc'hel da vrezeli, da breizata ha da aloubi war zigarez kas war-raok ouz ar gristenien ar brezel santel evit an Islam. Temzspered Albaniz, stummet ha m'edo dre gantvedadou brezel ha preizerez, n'oa tamm ebet trôet war an traou a Gredenn. Disterdra e oa deuet da veza ar feiz evit eur c'halz anezo. Evel ma lavarent : « Men emañ ar C'hleze, emañ ar Gredenn »

(7) G. Lejean, *l'Albanie*, war *Tour du Monde*, 1860 ; R. Millet, *De Salonique à Belgrade*, war *Rev. des Deux Mondes*, 1888 ; V. Bérard, *La Turquie et l'hellénisme contemporain*, 1893 ;



Kadarnded-dreist Albaniz, o c'huriou er stourmadennou o deus renet ouz an Durked, ar roll a bouez o deus c'hoariet en armeadou ar Sultan, an emfennadeg anezo er-maez eus o bro, an holl zarvoudou-se o deus tennet warno evez Europiz e-doug an XIX$^{vet}$ kantved hag e derou an XX$^{vet}$. Manet emañ kuzet d'eomp, koulskoude, ar pez a zo marteze ar pep souezusa en o istor. Dre-holl en Albania e kaver anoiou slavek, ma tiskouez beza bet Slaved o veva er vro e-pad ar Grenn-amzer. Mar deo gwir kement-se (ne weler ket penaos e c'hellje beza diwir), adc'hounit o bro hag he dislavekaat tamm-ha-tamm o deus bet Albaniz da ober. Bez ' e tav an Istor war al labour-se a ra enor d'ezo. Nemet koun a zalc'her eus orin slavek an diweza meuriadou albanekaet, dre na sav ket da goz, moarvat, an albanidigez anezo : gouzout a raer e oa gwechall bulgaregerien eus meuriadou El Bassan.

## XVI. EMFENNA ROUMANIZ

Mar deus arvar a-zivout illiriegez yez Albaniz, n'eus arvar ebet diwar-benn orin latin lavar Roumaniz. E dibenn hen-amzer an istorvez, e oa bet desket al latin gant an holl boblou o veva en darn eus ledenez ar Balkaniou en em astenn eus mor Adria d'ar mor Du, bediouz tu an hanternoz d'ar C'hres, hag ac'hano, be-

R. Pinon, *La Question de la Macédoine*, war *Rev. des Deux Mondes*, 1907 ; *La Question albanaise*, id. 1909. H.a. — Ne vezo ket didalvez, moarvat, lakaat da evesaat amañ ez eo ita-lianek a ouena ano Albania, ha dianav a-grenn da Albaniz. Ober a reont aneze o-unan *Chkipetari*, ha *Chkiperi* « ar Roc'helleg » eus o bro krebellaouet-holl a veneziou.

tek en tu-hont d'an Danao-Izela, er vro anvet Dakia e dibenn an Hen-amzer ha bremañ Roumania (Valakia, Moldavia, Transilvania). Argadadegou ha drastadegou ar C'hermaned, hag enbroïdigez ar Slaved o tont da heul, a lakas latinegez nevez-flamm ar broiou-se en argoll. Darnaouet e voe al latinegerien, gant an dibobladegou hag an enbrôadegou, en eun niver a enezennadou ma 'z eas kalz anezo da get gant ar slavekaat e-doug ar Grenn-amzer.

E derou an XIX[vet] kantved, ar vrasa enezennad roumanegerien a veze kavet en hanternoz d'an Danao-Izela, er broiou anvet Valakia, Moldavia, Bukovina, Transilvania ha Bessarabia, aet da ober diwezatoc'h (e 1865 hag e 1918) rouantelez Roumania. Er c'hreisteiz d'an Danao, ne vane ken nemet enezennadou dister, a-strew amañ hag ahont en Istria, en Albania, en Akarnania, en Etolia, e Thessalia hag e Makedonia. Roumanegerien ar Pind, anvet Koutzo-Valaked, Zinzared, Valaked Vakedonia, eo ar re niverusa : war-dro 200.000 penn-den. Rumuned (Roumaned) Istria, en enep, a zo anezo eun nebeut miliadou hepken (1). Niver bras ar roumanegerien e Tessalia er Grenn-amzer a daol testeni d'ezañ an ano a Valakia-Veur a veze rôet d'ar vro-se gant Buzantiz. Gwirheñvel eo e tiskenn kalz eus ar Slaved, tudet ganto bremañ hanternoz ledenez ar Balkaniou, eus Roumaned bet slaveget a-hed ar Grenn-amzer (2). Ar

(1) O. Densusianu, *Histoire de la langue roumaine*, 1901 ; L. Lamouche, *Les Roumains de Macédoine*, 1913 ; G. Weigand, *Die Aromunen*, 1895 ; *Romania*, 1892, p. 240 ; B. Auerbac'h, *Les Races et les Nationalités en Autriche-Hongrie*, eil mouladur, 1917, pp. 304-6 ; E. Reclus, *Europe méridionale*, pp. 183-4, 245-76.

(2) Anat eo kement-se evit rummadou diouto evel Morlaked



Roumaned slaveget-se eo o dije ledet e-touez ar Slaved ar marvailhou diwar-benn an impalaer roman Trajanus, deuet da veza ker brudet e-touez ar Serbed hag ar Vulgared ha m'emañ e-touez Roumaniz (3).

Mar deo bet mouget ar roumaneg gant ar slaveg (4) er pep brasa eus ledenez ar Balkaniou, disheñvel a zo c'hoarvezet en hanternoz d'an Danao-Izela, er broiou aet da ober rouantelez Roumania. Eno, al levriou-Istor savet gant Krenn-amzeriz betek an XIII[vet] kantved ne gomzont nemet eus Slaved. Slavek ivez e pad da veza betek hizio an darn-vuia eus an anoiou-lec'hiou. Hag aet da get, koulskoude, ar slavegerien ! N'eus ken nemet roumanegerien dre-holl, en tu-hont da bevarzek milion anezo. A belec'h e teuont ? Evit eus ledenez ar Balkaniou n'eo ket, rak ken disheñvel eo yezou roumanek Roumania diouz

Dalmatia, anvet *Karavlassi* « Valaked du » gant an Durked. O ano slavek a dalv, war a greder, kement ha « Valaked ar mor, Morvalaked ». Bez' ez eus anezo unan eus kaera gouennou-tud Europa, E. Reclus, *Europe centrale*, pp. 248-9.

(3) Slaved ar Balkaniou o deus graet eus Trajanus eun doue — ha, da ziweza, dindan levezon ar gristeniez, eun diaoul — ma lakont warnañ a bep seurd trevellou souezus. An hent roman a gase eus Italia da Gonstantinopl a zo bet anvet gant Bulgariz ha, da heul, gant an Durked, *Trojanovu putu*, *Trojanski putu*, « hent Trajan ». *Trojanovgrad* « Kastell Trajan » a vez graet gant ar Serbed ha gant ar Vulgared eus an dismantrou a-zilerc'h ar c'hreñvlec'hiou hag ar c'hêriou savet gant Romaned an Hen-amzer. E Roumania, ret ha ma 'z eo, stankoc'h eo c'hoaz eget er broiou slaveget al lec'hiou anvet diouz ano an impalaer bras. Betek e kreisteiz Rusia, e gouarnamant Kiev, e kaver *Trajan jol* eur *Valu Trojanovu* « moger Trajan », L. Léger, *La Mythologie slave*, 1901, pp. 124-33.

(4) Ha gant ar gresianeg e Thessalia. Diou-yezerien a vez eus an darn-vuia eus ar Goutzo-Valaked. Komz a reont gresianeg ha techet ez int d'en em hellenekaat mui-ouz-mui.

yezou roumanek ledenez ar Balkaniou ma n'emañ ket eur Roumaniad hag eur C'houtzo-Valak o komz pep-hini e yez evit en em glevout (5). Bez ' e c'houlakaer e vije orin ar pevarzek milmiliad a roumanegerien o pobla Transilvania, Valakia, Moldavia, Bukovina ha Bessarabia er c'hounideien-douar hag er vesaerien-loened eus Dakia ar Romaned en em repuet er mene-ziou (Alpou bastarnek Hen-amzeriz, Alpou tran-silvanek hon-Amzeriz) evit tec'hout rak arga-dadegou ar Varbared (Germaned, Huned, Sla-ved, Avared, h. a.). Ac'hano e vijent diskennet da-vet ar c'hompezennou edus seul wech ma habaskae war an traou. Roumaneget tamm-ha-tamm e vije bet ganto, da heul, Slaved ar vro. Ar roumanega-se, a lakaer er c'hantvedou eus ar Grenn-amzer ma tav an Istor war an darvoudou anezo, a zo bet studiet-piz, e-pad an XIX$^{vet}$ kantved, e Transilvania, er Banat, e kement lec'h ma teue da geja koueriaded eus Rouma-nia ha koueriaded diwar vrôadeleziou-all: Alamaned, Serbed, Bulgared, h. a.

Oberiantoc'h, kerreisoc'h en debri hag en eva, di-goroc'h o spered eget tud ar gouennou-all, struju-soc'h o ziegeziou egeto, e rae Roumaniz berz e pep lec'h, hag, o veza ma ne deurvezent ket deski peurlie-sa yez an dud-all, ar re-mañ an hini eo a zeske ar roumaneg evit en em glevout ganto. Klask a veze, ouspenn-se, gant paotred yaouank ar brôa-

(5) Ouspenn ar c'hemmadennou disheñvel c'hoarvezet e stumm ar geriou latin en diou rannyez, bez' ez eus disheñvelderiou-all o tont eus ar geriou o deus amprestet. Ar Goutzo-Valaked o deus kemeret eleiz a c'heriou digant ar gresianeg. A ouenn hel-lenek eo en o yez kement ger a denn d'ar gredenn, d'an deska-durez ha d'ar sevenadurez.



deleziou-all, war ar Roumanezed en abeg da gened, da hoalusted, ha da veoder-spered ar re-mañ. Hogen, evel m'emañ ar c'hrenn-lavar serbek :

*Pa zeu eur Valakez en ti*
*Da Valaked ez a holl dud an ti* (6).

Er c'hiz-se, e dibenn an XIX$^{vet}$ kantved, e oa deuet ar roumaneg da yez voazeta e Banat Temesvar, ha beza bet tudet gwechall ar banat-se hogos hepken gant slavegerien hag alamanegerien. Hogos peur-roumanekaet edo Bulgared katolik ar Banat. Ar Ser-bed. e meur a garter, ha d'ezo kaout koun c'hoaz eus o yez, a gomze etrezo ar roumaneg. Betek korn biz Serbia, etre ar stêriou Danao ha Morava, a oa bet boulc'het-doun gant ar Valaked galvet gant gouarna-mant Belgrad evit adpobla ar rannvro-se bet hanter-didudet gant brezel an emzizalc'ha diouz an Durked. Roumanekaet e oa bet eno ar Serbed manet er vro a-gêriadennadou a-bez, ma n'oa ken nemet an anoiou-kerentiadou evit testenia e oa bet gwechall slavegerien eus tud ar c'hêriadennou-se. Evel ma lavar Elizea Reclus : « Hag int peoc'hus hag habask, en tu-hont da ouenn-dud-all er bed ez eo ar Roumaned eur ouenn aloubus. Galloudekoc'h eget eun armead skra-perien-vroiou, eun drevadennadig labourerien-douar valak a spleit a-walc'h e meur a lec'h evit trei a-nebeu-dou brôadelez pobladou a-bez » (7).

(6) E. Reclus, *Europe méridionale*, pp. 259-60 ; *Europe centrale*, p. 352 (o heulia E. Picot, *Les Serbes de Hongrie*, Praga, 1873).

(7) E. Reclus, *Europe méridionale*, pp. 224, 287 ; *Europe centrale*, pp. 351-2.

Eno, enta, hon eus skouer eur yez ledet gant koueriaded e-touez koueriaded-all. Beza bet ar stal evel-se abaoe derou ar Grenn-amzer a zo lakaet anat dre studi an elfennadou-yeza aet da ober ar roumaneg. Eun drederenn hepken eus an elfennadou-se a zeu eus latin an Hen-amzer : ar geriou reta, boazieta, izela eo a gaver en drederennad-se. Kollet eo bet gant ar roumaneg holl c'heriou uhel al latin, da lavarout eo ar rummadou anezo a denne d'ar sevenadurez, d'an deskadurez, d'ar stadrenerez, d'ar veradurez-vro, h. a. Pa vez eus ar geriou-se e roumaneg, e teuont eus ar slaveg dreist-holl, pe eus ar magiareg (hungareg), eus an alamaneg, eus ar gresianeg, eus an turkeg. Bez ' ez eus anezo al lodenn vrasa eus e c'heriadur.

Klota mat a-walc'h a ra kement-se gant an nebeudig a glevomp digant Hen-amzeriz, en o skridou, eus dibenn an Dakia roman en III$^{vet}$ kantved goude H. S. Hervezo, an impalaer Aurelianus, dre ma tiskrede e c'hallje pelloc'h difenn ar vro-se ouz argadadegou ar Varbared, a c'halvas en-dro ar gargidi hag ar soudarded a rae enni evitañ, hag hen dilezas da vat. Diouz a zo c'hoarvezet en hevelep plegennou e broiou-all ma anavezomp gwelloc'h an istor anezo, emañ gwirheñvel ez eas kuit, a-gevret gant ar gargidi hag ar soudarded, ar pep brasa eus renkadou uhela ar boblañs, pinvidien ha tud desket. Menel a reas hepken, er vro dilezet, ar re a c'helle gortoz tenna eur mad bennak eus an dilezidigez end-eeun, da lavarout eo ar beorien, an dud a renk izel (8).

Gant an amzer, en em stummas adarre e-touez ar roumanegerien-se eur renkad vlenierien diwar gana-

(8) V. Chapot, *Le Monde romain*, 1927, pp. 429-35.



dur ar re anezo o doa tizet sevel dreist d'ar re-all dre o finvidigez (9). Keal a zo a Valaked perc'henned war domaniou bras kerkent hag an XIII$^{vet}$ kantved. Nemet rouez a-walc'h e vanas bepred an doare-tud-se en o zouez. C'hoaz e derou an XIX$^{vet}$ kantved, edo ar pep brasa eus ar roumanegerien tud a renk izel, hep deskadurez ebet : gounideien-douar, mesaerienloened, micherourien. Roumaned Transilvania n'o doa ket zoken a ano brôadel boutin d'ezo-holl : en em envel o-unan a raent diouz o micher.

Ret eo bet gortoz betek kreiz an XIX$^{vet}$ kantved a-benn ma tihunas an emskiant vrôadel enno. Neuze eo ivez en em furmas e kêriou Valakia ha Moldavia roumanegerien desket, barzed, romantourien, istorourien, yezourien, h. a. An dud-se a strivas da c'hlanaat o yez dre argas diouti, kement hag e c'hellent ober, ar geriou slavek, alamanek, magiarek, gresianek ha turkek a oa en em silet enni, ha d'he latinaat mui-ouz-mui dre ampresta ar geriou a sevenadurez a vanke d'ezo digant ar yezou bras nevez-latin eus ar C'huzheol, galleg hag italianeg dreist-holl. Da heul al labour-se, roumaneg ar c'hêriou, a oa gwechall kalz trefoetoc'h eget roumaneg ar maeziou, kalz saotretoc'h egetañ gant geriou estren, a zo deuet da veza al latineka eus an daou.

Eun dra ouspenn a dalv beza lavaret amañ. An unvanded vras a zo gant roumaneg ar bobl e Valakia, Moldavia, Bessarabia, Bukovina, Transilvania, hag e lodennou roumaneget Hungaria ha Serbia (n'eur

(9) Lies andon a c'heller lakaat d'ar renkad-vlenierien-se, diouz o anoiou. Tiegeziou-meur Roumania en hon Amzer a zo ganto anoiou roumanek, slavek ha gresianek.

ket evit lavarout ez eus rannyezou ennañ e gwirionez a ziskouez splann hag anat na sav ket da goz en amzer dremenet derou emfennadeg Roumaniz war ar broiou tro-war-dro d'o meneziou (10).

## XVII. AR MAGIAREKAAT EN HUNGARIA

Gant ar Vagiared — pe Hungared, pe Hungariz, evel ma oar kustumoc'h d'o envel — hon eus d'ober, neket ouz koueriaded sioul ha di-istor evel Roumaniz, hogen ouz eur bobl finnougriek a varc'heien hag a vrezelourien hollvrudet, deuet eus ar geotegi ec'hon a ra an tremen etre Azia hag Europa, en hanternoz d'ar mor Du, d'ar mor Kaspian ha da lenn-veur Aral. E-pad tost d'eur c'hantved (eus 862 da 955) o deus ar Vagiared braouac'het Europa dre ar marc'hekadegou brezeli ha preizata a raent a-dreuz d'an Alamagn, da Vro-C'hall, da Okitania, da Italia, ha da ledenez ar Balkaniou, hep kavout nepred war o hent pobl na roue a vije bet gouest da herzel outo (1). Goude spourona Europa er c'hiz-se, trei a reont ouz ar feiz kristen hag e teuont da veza, a-gevret gant Poloniz, kaloneka ha gwella difennerien hon douar-bras ouz an Durked.

N'edo ket didud ar vrôad-kompezennou ma tiazezas enni ar Vagiared e kreiz Europa. Piaouet e oa, abaoe meur a gantved, gant slavegerien, da lavarout eo gant tud a ziskenne eus ar Slaved enbrôet enni e derou ar

(10) A. Hovelacque, *La Linguistique*, pevare mouladur, p. 337.

(1) Diwar-benn marc'hekadegou Hungariz dre Europa, lenn L. Halphen, *Les Barbares, des grandes invasions aux conquêtes turques du XI*[e] *siècle*, eil mouladur, 1930, pp. 321-30.



Grenn-amzer, ha gant diskennidi slavekaet an Illirianed (Pannoniz), an Dhraked (Daked), ar Gelted hag ar C'hermaned a veve eno e dibenn an Hen-amzer. Bez 'edo ouspenn, amañ hag ahont, etouez ar slavegerien-se, enezennadou-alamanegerien, darn anezo o tiskenn marteze eus annezadou germanek an Hen-amzer, an darn-vuia, avat, o tont eus Alamagniz (Bavariz, Souabed, Franked, Hessiz, Hen-Saozon), bet galvet gant ar gloer hag an uhelidi o doa savet ilizou, manatiou ha kestell dre ar vro goude diskaridigez impalaerded an Avared. Diwezatoc'h, pa voe kristenet ar Vagiared, e teuas er vro germanegerien-all, Izel-Alamagniz, Flamanked, Hen-Saozon, galvet gant ar roueed hungariat o-unan evit kreski poblañs ar vro, digeri ar breinarou, hag ober gwardoniez war an harzou.

Digant ar slaveg da genta, ha,goude-se, digant an alamaneg, o deus ar Vagiared amprestet eleiz a c'heriou a sevenadurez (2). Kement eo bet avat nerz ha dalc'husted o emskiant vrôadel, al lorc'h bras-direiz a zo bet enno a-holl-viskoaz gant o yez hag o brôadelez, ha, da heul, o galloud teogi ha bevezi an danveziou-gouenna diwar ar poblou-all, ma 'z eo bet magiarekaet holl gwitibunan ar Slaved a veve er gompezenn da vare donedigez Arpad hag e genvrezelidi (3). An Alamaned, int-i ivez, en despet d'an dreistelez a roje d'ezo (gouez da Hitleriz-vremañ) o arianegez a

(2) Diwar-benn an amprestadennou indezeuropek graet gant ar magiareg hag ar yezou finnougriek-all, lenn A. Meillet ha M. Cohen, *Les langues du Monde*, 1924, pp. 153-83.

(3) Arpad eo ar rener a vlenie ar Vagiared pa dreuzjont aradennad ar menez Karpat evit dont da ober o annez er vro a voe anvet Hungaria diouz o ano.

ouenn (?) hag a yez, a zo bet magiarekaet, pe gentoc'h, a zo en em vagiarekaet anezo o-unan dre gantmiliadou. En eun niver a gêriadennou tudet gwechall gant alamanegerien nemetken, n'eus ken o veva hizio nemet magiaregerien. Aet eo alïes an dud, er c'hêriadennou-se, betek trei e magiareg o anoiou-tiegez alamanek evit en em goll aesoc'h a se e-touez engroez ar vagiaregerien a ouenn rik. Unan eus an traou a rôas lusk d'an emvagiarekaat-se eus an Alamaned eo bet moarvat an dismegañs ruz o deus ar Vagiared ouz Alamagniz. Evel ma lavaront: *Eb a Nemet kutya nebkul* « Lec'h e vez eun Alaman, eno e vez eur c'hi » (4).

Kentelius-dreist eo istor Hungariz, kelc'hiet a-beptu a enebourien evel m'en em gavent, ha ganto, e-kreiz o bro, enezennadou Slaved, Alamaned ha Roumaned. Da stourm hep ehan o deus bet evit difenn o yez hag o brôadelez, o leda, ha klask kuzumi an estrenien a veve en o metou. N'oun ket amañ evit danevelli dre ar munud istor ar stourm-se (5). Setu

(4) E. Reclus, *Europe centrale*, pp. 335-6, 344. Keal a zo ganen amañ, en danevell, eus Alamaned dizesk eus ar bobl. Hogen an Alamaned desket diwar ar renkadou-etre, a-wechou zoken Alamaned an noblañs, n'o deus ket gwelloc'h egeto harzet ouz ar magiarekaat. Ar skrivagnerien kempred gant an darvoudou o deus taolennet d'eomp ar rummad-Alamaned-se a leze o mourennou da greski diouz giz an Hungared, a laoske a-bouez o fenn youc'hadennou magiarek er bodadegou brôadel, ha, distro d'ar gêr, a selaoue gant levenez leiz o c'halon o bugale o vagiarega war leur o zi. Keñveria B. Auerbac'h *Les Races et les Nationalités en Autriche-Hongrie*, eil mouladur, 1917, pp. 370-1.

(5) Da lenn : E. Sayous, *Histoire générale des Hongrois*, kenta mouladur, 1876 ; eil mouladur, 1900 ; L. Léger, *Histoire de l'Autriche-Hongrie*, 1879 ; E. Csuday, *Geschichte Ungarns*, Berlin, 1899 ; B. Auerbac'h, *op. cit.* eil mouladur, 1917, pp. 315-463.



amañ eun nebeut darvoudou hepken a zo mat da anaout.

Abred a-walc'h e voe Hungariz hoalet gant an deskadurez. En XIII$^{vet}$ kantved, e tarempredont a-vern Skoliou-meur Pariz ha Bologna. Dont a ra al latin da veza en o zouez, evel e-touez Kornog-Europiz, yez an deskadurez uhel hag an darempredou-gouizieien etrevrôadel. Naouez, pell diouz dastum mezegez diwar orin emaez-europek o brôad, e stagont gant lorc'h ouz o istor koun Skuthed an Hen-amzer, danevell-veur Attila ha brud rouantelez an Avared (6). E mare emsao Hussiz e Bohemia, e trôas daou zen eus ar ranngredenn-se ar Vibl e magiareg « d'ezi da vont da c'hoell evit spered Hungariz ». An Dizivoud-Veur a voe briataet gant fo gant kalz a Vagiared. Enderc'hel a rejont Ferdinand Aostria (1556-1564), pa savas war e dron, da zouja o yez hag o brôadelez. Ker bras e oa an disfiziañs o devoa ar Vagiared ouz kement den pe dra a zeue eus an Alamagn, ma tegemerjont an Dizivoud diwar eneberez ouz kredenn-Stad Impalaerded Aostria (a oa ar gatoligiez), hag ar galviniez dre gasoni ouz al lutheriadegez. Leun eo ar

(6) Mat eo lakaat da evesaat amañ e oa iranegerien eus Skuthed an Hen-amzer. Komz a raent eur yez kar d'an hen-berseg komzet war uhelennou an Iran gant ar roue-meur Darios hag e warlerc'hidi. Huned Attila (V$^{vet}$ kantved goude H.S.) hag an Avared (VI$^{vet}$-VIII$^{vet}$ kantved) a oa, gwirheñvel, mongolegerien. Etre ar poblou-se ha gourdadou Hungariz n'oa kerentiez ebet, nag e-keñver gouenn, nag e-keñver yez. Eun doare-beva heñvel avat, a oa bet laket d'ezo-holl dre an anneza e rannved ar geotegi. Bez' e oa anezo pobladou mesaerien war varc'h o kantren gant o chatal eus an eil peurvan d'egile. A vare da vare e trôe ar vesaerien-se e skraperien ha mac'homerien a spourone dre o marc'hekadegou brezeli ha preizata gounideien-douar ar broiou tudet-stank.

XVI$^{vet}$ hag ar XVII$^{vet}$ kantved a stourmadegou evit difenn an hungariadelez ouz Aostria. Emsavadeg ar Vagiared hugunodek, a stourme evit o feiz nevez, a voe mouget eus ar c'hrisa gant ar soudarded alaman a laboure, hervez youl an arc'heskob Kolonicz, « da ober eus Hungaria eur vrôad korkerien da genta, eur vrôad katoliked da c'houde, eur vrôad Alamaned da ziweza ».

Re hir e vefe menegi amañ kement stourm o deus bet ar Vagiared da zougen e-pad an XVIII$^{vet}$ kantved. E 1791, an Dieta a dizas ma vije savet, en holl gelenndiou Hungaria, kenteliou diwar-benn ar yez hag al lennegez vagiarek, ha ma vije hiviziken ar magiareg yez ar marc'hadou. E Dieta 1796, e voe divizet e vije hiviziken aozet danevell-skrid an dalc'hiou, neket e latin hepken evel araok, hogen e magiareg ivez, « eur mennad, hennez, a drivlias gant eur barrlevenez engroez an dalc'hidi ». E 1805, e voe aotreet darn eus ar merereziou-bro da ober gant ar magiareg kerkouls ha gant al latin.

An XIX$^{vet}$ kantved — nemet gwaskadenn 1849-1859 — a welas trec'h an hungariadegez, a-drugarez da wanidigez Impalaerded Aostria. E Dietaou 1830-1840, e voe savet lezennou o tiazeza dreistelez ar Vagiared war ar gouennou-all a veve en Hungaria. Hiviziken e tlee tremen evel gwiriek ar stumm-skrivadur hungarek hepken eus al lezennou, ha neket ar skrivadur latin anezo. Digoret e veze ar c'hargou d'ar vagiaregerien nemetken. Nikun n'oa evit mont da vreutaour hep gouzout ar magiareg. Gour n'oa evit mont da veleg, e ne vern pe gredenn, pe gatolik, pe hugunot, pe yuzev an hini e vefe, hep gouzout ar magiareg. Ar magiareg a ranke dont da yez ar Par-



lamant, al leziou-barn, ar skoliou hag an ilizou. Lezennou 1848 a rôe da Hungaria hec'h emrenerez hag an doare-gouarn parlamantel; ar magiareg a oa diskleriet yez ar c'hannadoureziou da ziavaez ha lezvarniou ar vro; n'oa ket evit dont da gannad er Parlamant an neb na ouie ket ar magiareg. Ar magiareg hepken a dlee beza boazet er merereziou-bro, er c'henwerz h. a.

Gant Lezennadur 1868 diwar-benn ar brôadeleziou n'eo anzavet nemet eur vrôad en Hungaria: hini ar Vagiared. Kenijinet eo pep tra el Lezennadur-se evit kreizenni ar vro ha redia tamm-ha-tamm ar brôadeleziou-all da zegemer ar magiarekaat. Lezenn ar 5$^{vet}$ a viz mae 1891 a redi ar gerent n'int ket evit evezia epad an deiz o bugale etre 3 ha 6 vloaz, d'o c'has d'ar saliou-herberc'hia-bugale e-lec'h e tesker d'ezo ar magiareg. E 1907-1908, e oa evel-se 2489 skol-vugaligou ma veze trôet enno ar vugale war ar magiareg. Ar brôadeleziou-all n'oa ganto, evit stourm ouz ar skoliou-magiarekaat, nemet 153 skol : 86 skol gant an Alamaned, 29 skol gant ar Serbed, 27 skol gant ar Roumaned, 11 skol gant ar Slovaked.

E miz here 1897, Kambr ar Gannaded, bodet e Pest, a vote ar magiarega eus kement ano-lec'h a Hungaria n'oa ket magiarek.

Brasa nerz ar magiarega, e derou an XX$^{vet}$ kantved, a zeue eus al lusk a oa gant ar Vagiared d'en em voda mui-ouz-mui er c'hêriou e-lec'h ma teue da goueza etre o daouarn an holl vicheriou uhel : meradurez-vro, kelennadurez, liziri-kaer, arzou, skiantou. Bez 'edo anezo an diou drederenn eus kêriz ar vro. An Alamaned, bet gwechall mistri war ar c'hêriou, o devoa kollet ar vestroni-se. Disheñvel er c'heñver-se

diouz ar Vagiared, an darn-vuia eus an dud o tenna d'ar brôadeleziou nann-magiarek a Hungaria a veve a-skign war ar maez, hag aesoc'h a se e teuent da breiz d'ar magiarekaat (7).

Ar Vagiared n'o deus ket bet hepken, e-pad an XIX$^{\text{vet}}$ kantved, brôadelerien c'hredus, gouestlet ganto o buhez da zifenn ha da leda o yez dre ar skoliou haz ar c'helenndiou. Bez 'o deus bet ouspenn eun niver tud a zeskadurez hag a studi o deus digoret d'an hungareg an holl dachennou a vez pleustret en Europa hag en Amerika gant ar yezou meur a sevenadurez : lennegez - diduella uhel, lennegez - kelenn, skiantou an Natur hag an Den, istorouriez, yezoniez, h. a. Bourra dreist-holl o deus graet o gouizieien o studia orin o fobl hag o yez, hag ar pobladou, kar d'ezo dre ar yez a gomzont, a zo o veva e Reter Europa hag en Azia. E-keit ha m'emañ Kelted hon Amzer (e gwall, dreist-holl, da doc'horidigez an emskiant vrôadel en o zouez) dleour eus ar pep brasa hag eus ar pep gwella el labouriou a-zivout Kelted an Hen-amzer hag ar Grenn-amzer da ouizieien estrenyezek a vaez-bro, Alamaned, Gallaoued, Saozon, h. a., gant Hungariz hag en hungareg ez eo bet embannet (diwar 1860 peurgetket) ar pep talvoudusa eus al levriou a zo da studia evit anaout poblou ha yezou finnougriek Europa hag Azia (8).

(7) R. Gonnard, *La Hongrie au XX$^{\text{e}}$ siècle*, 1908 ; Scotus Viator (Seton Watson), *Racial problems in Hungary*, London, 1909 ; B. Auerbac'h, *op. cit*, pp. 336-7, 345-52.

(8) P. Hunfalvy, *A kondai vogul nyelv* (yezadür vogoulek), Pest, 1872 ; *Az osztiak nyelv* (yezadur ostiakek), Pest, 1874 ; Budenz, *Rövid finn nyelvtan* (yezadur bihan ar finneg), Buda-Pest, 1873 ; *Magyar-ugor összehasonlito szotar* (geriadur magiarek



Bez ' ez eus e magiareg kelc'hgelaouennou a lizeregouriez hag a yezoniez : *Nyelvtudomanyi Közlemenyek* (savet e 1862), *Magyar Nyelvör* (savet e 1872); kelc'hgelaouennou a hendraouriez : *Archaeologiai Ertesitö; Numizmatikai Közlony*, h. a., a naturouriez, h. a., ma c'hall ar ouizieien vagiarek embanna enno frouez o imbourc'hiou hag o studiou. N'eo ket dibaot kavout, war ar c'helc'hgelaouennou gouestlet da hendraezou ar vro, pennadou gouiziek diwar-benn ar roudou o deus lezet enni Kelted an Henamzer (9).

En eur bobl vrogar evel ar Vagiared, an istor brôadel a zo bet pleustret warnañ gant gred : *A Magyar nemzet tortenete* « Istor ar vrôad vagiar », embannet dindan renadur an istorour A. Szilagyi (Buda-Pest, 1896); *A Magyar nemzet tortenete az Arpadhazi kiralyok alatt* « Istor ar vrôad vagiar dindan ar rummad-roueed arpadat » gant G. Pauler; *A Magyar nemzet tortenete Szent Istvanig* « Istor ar vrôad vagiar betek Sant Stevan », gant an hevelep istorour (Buda-Pest, 1900). H. a.

Akademia hungarat ar Skiantou, diouz he zu, he deus embannet eul laolevr yezoniez hungarek (*Magyar Nyelvtudomanyi Kezikonyve*) m'eo gouestlet ar

ougriek), Buda-Pest, 1872-1875 ; *Sved-lapp nyelvmulatvanyok* (eun damskeud eus yezadur laponeg Bro-Sued), Buda-Pest, 1874-1875. H.a.

(9) Da skouer : C. de Darnay, *Kelta penzverö es ontö-muhely Szalacskan*, war *Archaeologiai Ertesitö*, 1906, pp. 416-33 ; E. Gohl, *A szalacskai kelta penzverö*, war *Numizmatikai Közlony*, 1907, pp. 47-64 ; *A Biatec-csoportbeli barbar penzek*, id. 1909, pp. 39-50, 99-104. Diouz ar peziou-mouneiz keltiek en aour hag en arc'hant kavet e broiou Kreiz Europa, ez eo bet Biatek unan eus roueed ar Gelted annezet er broiou-se er Ia kantved kent H.S.

genta kevrenn anezañ da « Hen-istor magiarek Hungariz hag o c'hosa sevenadur, kent o enbroïdigez en Hungaria » (*A magyarsag ostortenete muveltsege a honfoglalasig*), Buda-Pest, 1923. Gant ar c'hont E. Zichy eo bet savet ar gevrenn-se eus al levr (10).

## XVIII. DAZORC'HIDIGEZ POLONIA

Ha d'ezo beza Slaved dre o yez, e tellez Poloniz beza meneget a-gevret pe raktal goude Hungariz en abeg d'an heñvelderiou a zo e roll istorek hag e temzspered lorc'hus ha brezelgar an diou bobl-se. Evel Hungariz, Poloniz a zo bet kaloneka ha starta difennerien Europa ouz argadadegou drastus an Aziaded : Turked ha Mongoled (1). Heñvel ouz Hungariz, e savont dreist d'ar poblou europat-all dre an emskiant doun ha birvidik o deus eus o brôadelez, ha dre al lorc'h, bras-direiz e gwirionez, a vag enno an emskiant vrôadel-se end-eeun ha kounennou klodveurek o istor.

*Polska nierzadem stoi* « Polonia en em zalc'h dre an dibenniez ». Evel m'her gweler dre ar c'hrennlavar lorc'hus-mañ, e kare Poloniz ar giziou end-eeun a vage an dizunvaniez hag an dizurz en o zouez. Eun dihued d'o spered brezelgar e oa o stourmadegou-diabarz. Gwall-ger o deus paeet an dihued-se. Mar deo bet flastret kel lïes gwech, en eur ober eun nebeut kantvedou hepken, douar Polonia, gant tud a vaezbro, Alamaned, Suediz, Prusianed (2), Lituaniz, Rusianed, Kozaked Ukrenia, Turked, Mongoled, ma tegouezas diwezatoc'h d'ar vro beza rannet etre Rusia, Aostria hag Alamania, e kiriegez Poloniz hag o dizunvaniezou eo e tleer lakaat an holl reuziou bras-se.

Daoust d'ar rannidigez anezi, hag eviti da veza bet rasket hec'h ano a-ziwar kartenn ar Stadou, e padas Polonia da veva diouz buhez ar spered dre ne deas biskoaz da get enni gouenn ar frammataerien hag ar sternataerien boblañs, gouenn ar vrôadelerien desket, emskiantek ha gredus, a gendalc'has da gomz ha da skriva e poloneg. Meur a wech, war *Groaz ar Vretoned* gwechall, o deus kenskrivagnerien d'ar gelaouenn-se keñveriet stad Vreiz ouz stad ar Bologn. Hogen, evel ma skrivis neuze d'am mignon F. Vallée, nemet o sujedigez d'an estren, n'oa heñvelidigez-all ebet etrezo. Breiz a zo bet dibennet gant ar galleg. Ar gloer uhel, an noblañs hag ar vourc'hizien anezi, a dleje beza gwella difennerien ha stuzierien ar yez, dre ma vez ganto an arc'hant, an deskadurez hag

(10) Berraet ha trôet eo bet e galleg ar gevrenn-se, ha moulet war ar *Revue des Etudes hongroises et finno-ougriennes*, I, 1923, pp. 5-14, dindan an ano-mañ : *L'origine du Peuple hongrois.*

(1) *Monumenta Poloniae historica*, embannet gant A. Bielowski ha W. Kentrzynski, Leopol ha Krakovia, 1864-1893 ; W. R. Morfill, *Poland*, London, 1900 ; H. Grappin, *Histoire de la Pologne, des origines à 1922*, 1923.

(2) Ar Brusianed meneget amañ n'int ket Prusianed c'hermaneget hon Amzer, hogen Prusianed ar Grenn-amzer Uhela, nes-kerent da Lituaniz dre ar yez a gomzent. Diweza brôad-paganed bet en Europa e voe ar Brusianed-se. Ar Babed a fizias e marc'heien an Urz teutonek o zrei war ar gristeniez. Hag ar varc'heien neuze ha laza an hanter anezo, ober sklaved eus an hanter-all, ha gervel kenvroiz eus an Alamagn evit lakaat dindan gounid ar vro damziboblet ganto. Hennez eo bet derou rouantelez Prusia. Dellezek eus eur welloc'h planedenn e oa marteze ar Brusianed a ouenn goz, mar deo gwir ar pez en deus lavaret diwar o fenn Adam a Vremen : *Homines humanissimi... Multa possent dici ex illis populis laudabilia in moribus.*

al levezon, a zo trôet holl gwitibunan war ar galleg abaoe meur a gantved (3). Bez ' ez eus anezo, evit gwir, Gallaoued, estrenien en o bro, ha neket Brezoned. Yez ar Vro, brezoneg unvan ar Grenn-amzer, bet dilezet ganto, a zo aet war baouraat, war drefoedi ha war en em ranna en eilyezou disheñveloc'h-disheñvela bemdeiz an eil diouz eben.

E Polonia, ne zegouezas netra heñvel. Biskoaz n'eo bet dilezet ar poloneg gant renkadou uhel ha desket ar vrôad. Mar deus bet taoliou-trubarderez, taoliou-reneadegez e-touez Poloniz, mar deo en em gavet en o metou tud evit mont da Rusianed, da Alamaned ha da Aostrianed, a-berz hiniennou nemetken e voe ar pukadennou-se: renkadou eus ar Gevredigez en o fez n'o deus ket en em estrenaet diouz o brôadelez evel

(3) Re e lavaran pa lavaran « holl gwitibunan ». E-touez ar gloer uhel, anoiou an eskibien Graveran ha David (eur Gall e oa hemañ), ano ar chaloni Aleksandr, a vano enoret ha karet da virviken gant ar vrezonegerien. E-touez an noblañs, en XIX^vet kantved, en deus Kermarker kounaet (en e gentskrid da Varvailhou Gwrac'h-koz G. Milin) ano eun tiegez a-bez n'oa nemet brezonegerien ennañ : tiegez an ao. de Goesbriand. Anavezet-mat gant an holl vrezonegerien eo anoiou an ao. T. de Pompéry hag an itron a Vaezmeur a skrivas, en hevelep kantved, levriou brezonek a-zivout al labour-douar hag istor Breiz, hag, er c'hantved-mañ, anoiou an ao. de Carné ha Zavier de Langlais, barzed ha saverien peziou-c'hoari. E-touez ar vourc'hizien, ano F. Vallée a vano brudet da virviken. Hogen, n'eo ket digeneil hemañ e-touez e genderezidi. En 1903, em eus klevet e Lanuon bourc'hizien diouz an dibab a gomze etrezo, hep mez ebet, ar brezoneg, hag hizio c'hoaz, n'eo ket gwall-zibaot kavout, e-mesk ar re a ra war vicheriou uhel e Breiz (breutaourien, medisined, h. a.) tud a oar hag a gar ar brezoneg. Re nebeut a zo anezo, avat, re abaf ha re davedek ez int, re lezirek da skriva, ha, dreistholl (brasa si a zo ganto !) ne legadont ket peurliesa d'o bugale an anaoudegez o deus eus ar yez hag ar garantez a zougont d'ezi.



m'o deus graet amañ, e Breiz. Polonia, ha hi sujet, ha hi rannet, ha hi gwasket e pep giz, he deus dalc'het da bleustri en he yez an tachennou uhela a vez ergerzet gant spered ha meiz mab-den. Dalc'het he deus da gaout barzed awenet, romantourien ampart, gouizieien kelaouet-spis hag uhelgredenneien a-steiou (4). Brasa barz Polonia, anezañ ivez, marteze, brasa barz Europa en XIX^vet kantved, Adam Mickiewicz, en deus bevet er mare end-eeun m'edo Polonia sujet ha rannet (5). Er mare-se ivez, hogen diwezatoc'h eget Miskiewicz, e savas unan eus brudeta romantourien Polonia, Herri Sienkiewicz, e oberennou (6).

(4) Dre uhelgredenneien e vennan lavarout skrivagnerien gatolik a-seurd m'eo bet e galleg Bossuet, Fénélon, Montalembert, h.a., tud enno a-gevret uhelder ar menoziou, dounder ar meiz, braster an deskadurez, peurreizder ar yez hag ampartiz ar skrivagner. Polonia he deus bet uhelgredenneien par d'ar re-se. Breiz n'he deus ket bet, ha beza en he lennegez betek-hen oberennou a zeoliez oc'h ober an naontek ha pevar-ugent dre gant eus al levriou moulet en he yez. D'ar rummou nevez a gloer vrezonegerien da drei penn d'ar vaz war ar poent-se ! Ne vern pe zen n'oufe mont da geveza ouz eur Bossuet pe ouz eur Montalembert evit an ampartiz-skriva hag an ijin-spered. Kalz a dud avat a c'hellfe dre ar studi en em wellaat, reiza ha pinvidikaat o yez, ha, dre lakaat aked, sevel oberou a bouez da veza lennet gant plijadur gant an dud desket.

(5) Pennadou dudius diwar-benn Adam Mickiewicz a gaver e *Russes et Slaves* gant L. Léger, II, 1896 ; III, 1899.

(6) Penna oberenn Sienkiewicz eo an tri romant bras m'en deus lakaet da adveva enno stourmadou Poloniz ouz Kozaked Ukrenia, Suediz, ar Vongoled hag an Durked. Embannet e poloneg e 1884, 1886, 1888, ez int bet trôet e galleg gant kenvroidi d'ar romantour (Wodzinski ha Kozakiewicz) dindan an anoiou-mañ : *Par le fer et par le Feu*, 1901 ; *Le Déluge*, 1902 ; *Messire Wolodowski*, 1902. Savet en deus Sienkiewicz eur romant-all diwar-benn ar stourmadou etre Poloniz ha marc'heien an Urz teutonek. Trôet eo bet ivez e galleg gant Moris R. Skalski : *Les Chevaliers de la Croix*, 1901.

Pleustret eo bet an holl skiantou gant polonegerien ouiziek bodet kenetrezo dre gevredadou-studia a-seurd gant Kevredad poloniat an naturourien « Kopernik » hag Akademia polonek ar Skiantou hag al Liziri. Dedennet eo bet en eun doare dreist imbourc'herez Poloniz gant Azia hag he foblou, dreist-holl gant ar poblou turkek-ha-mongolek m'he deus bet Polonia kement da c'houzañv eus o ferz. Hogen, gant ar skiantou o tiskouez beza estrenela d'o bro ha d'hec'h istor, an amerikanouriez da skouer (7), ez int bet hoalet ivez. E-touez ar ouizieien boloniat ma ra al labouriou anezo enor d'o yez ha d'o bro, ez anvin, dre ma tenn o imbourc'hadennou d'ar skiantou a bleustran-me va-unan, an denoniourien J. Kopernicki, J. Majer, Adam Zakrzewski, W. Olechnowicz, J. Talko-Hryncewicz, J. Czekanowski, St. Klimek, Kazimir Stolyhwo (8), hag an hendraour Wladimir Antoniewicz. Savet en deus hemañ eul levr eus an talvoudusa diwar-benn ragistor ha kentistor Bro-Bologn (9).

Dizanaoudek e vefe ar c'heltiegour ma 'z oun, ma tremenfe hep menegi amañ, e-touez hen-amzerourien Bolonia (ha d'ezañ beza bet re liesyezer), ano Bienkowski, en deus savet ar gwella hag ar c'hloka levriou a gaver diwar-benn ar skeudennou-Kelted (delouennou, izel-vosou, h. a.) deuet d'eomp diwar dourn Hen-amzeriz : *De simulacris Barbarorum apud Romanos*, Krakovia, 1900; *Die Darstellungen der Gallier in der Hellenistischen Kunst*, Wien, 1908; *Les Celtes dans les arts mineurs gréco-romains, avec des recherches iconographiques sur quelques autres peuples barbares*, Krakovia, 1924 (10).

E-pad ar sujedigez, edo e Krakovia hag e Leopol (Lwow e poloneg) kreizennou lennegel ha gouiziegezel Polonia, er gevrenn anezi sujet da Aostria, dre ma oa muioc'h a frankiz er gevrenn-se, e dalc'h gouar-

(7) Kalz a Boloniz a zo aet da veva er Stadou-Unanet. E Brazil, ez eus anezo kêriadennadou a-bez. Diwar-benn ar re-mañ, lenn Per Denis, *Le Brésil au XX^e siècle*, pevare mouladur, 1911, pp. 214-7, 219-31.

(8) J. Talko-Hryncewicz, *Szlachta ukrainska, studjum antropologiczne* (Noblañs Ukrenia, studiadenn a zenoniez), 1897 ; St. Klimek, *Przyczynek do Kranjologji Indjan Amerykanskich* (Degasadennou da Glopennouriez Amerindiz), war *Kosmos*, kelaouenn embannet gant Kevredad poloniat an naturourien « Kopernik », levrenn 53, Lwow, 1928 ; *Dalsze Studja nad Kranjologja Azji* (Studiadennou nevez diwar-benn Klopennouriez Azia), id. ; J. Czekanowski, *Zarys antropologji polski* (Eun damskeud eus an denoniez poloniat), Lwow, 1930 (eil levrenn eus an dastumad *Lwowska Bibljoteka slawistyczna*). Bez' ez eus rentaou-kont diwar grenna eus al labouriou-se war *L'Anthropologie*, 1931. A-zivout ar studiou diwar-benn an denoniez e Polonia, lenn pennad Zaborowski, war *Anthr.* 1921, pp. 361-5.



(9) *Archeologja Polski, zarys czasow przedhistorycznych ziem Polski* (Hendraouriez Polonia, eun damskeud eus an oadveziou ragistorek e Bro-Bologn), Varsovia, 1928 (renta-kont dre ar munud war *L'Anthropol.* 1930, pp. 131-5).

(10) Boulc'het e oa bet imbourc'hiou diwar-benn an hen-skeudennou Kelted gant Salaun Reinac'h, war ar *Rev. archéol.* 1888 ha 1889 : *Les Gaulois dans l'Art antique et le sarcophage de la vigne Ammendola*. D'a studia ouspenn en hevelep kelaouenn : *Statuette de femme gauloise au musée britannique*, 1888, I, pp. 19-22 ; *Le Gaulois de Délos*, 1909, II, pp. 465-8 ; *Les frises de l'arc d'Orange*, 1912, I, pp. 337-42 ; *Le Barbare de Pola*, 1913, I, pp. 107-9 ; *Une image de Gaulois*, 1913, I, pp. 227-31 ; *Jeune fille galate du Fayoum*, 1915, II, p. 35. Skeudennou-all war *Monuments Piot*, passim, ha war *Recueil général des bas-reliefs, statues et bustes de la Gaule romaine* gant E. Esperandieu. N'heller ket tremen hep levriou Schumacher : *Verzeichnis der Abgüsse und Wichtigeren Photographien mit Gallier-Darstellungen*, Mainz, 1911, *...von Germanen Darstellungen*, 1910.

namant Wienn, eget er c'hevrennou bazyeoet gant Rusia hag an Alamagn (11).

Pa zegouezas da Bolonia, e 1918, pred benniget an dieubidigez, e oa manet ganti an holl rummadou-tud a zo ret d'eur vrôad, pe vras pe vihan, a vremañ, evit derc'hel eul lec'h dereat e renk ar Stadou sevenet.

Bez ' ez eus, abaoe an XIIIvet kantved peurgetket, alamanegerien o veva a-enezennadou e-touez Poloniz, bet peurliesa o andon en Alamaned deuet diwar galv roueed pe noblañs ar vro. Bez ' ez eus anezo gounideien-douar, tavarnourien, marc'hadourien war ar maez, micherourien, kenwerzerien ha mistri-labouradeg er c'hêriou. Paotoc'h kalz ez int bet gwechall eget m'emaint bremañ. En em bolonekaat a reont aes a-walc'h (12), betek mont da bolonekaat o ano, pe dre e drei e poloneg, pe dre gemer eun ano polonek, pe dre skriva o ano alamanek diouz an doare-skriva polonek (evel-se, *Schmit* a ya ganto da *Szmyt*). Ar re dueta anezo war ar polonekaat eo ar gatoliked, dre n'eus etrezo ha Poloniz disheñvelidigez ebet a gredenn. Dimezi a reont alïes ouz Poloniadezed, ha polonegerien rik a vez eus o bugale. An hugunoded, dreist-holl lutheriz ar C'hevredad avielek, a zalc'h kalz startoc'h d'o yez ha d'o brôadelez, harpet ma 'z

(11) A-zivout stad Poloniz sujet da Aostria, lenn B. Auerbac'h, *op. cit.*, pp. 217-60.

(12) Dre heg ez eer outo pa na blegont ket dre gaer, rak evel Hungariz n'o deus alies Poloniz nemet kasoni ha dispriz ouz an Alamaned. Auerbac'h, o heulia Pokorny, *Das Deutschtum in Galizien*, 1913, a ra meneg eus eun Alaman katolik a oa bet kondaonet da veur a zervez bac'h, diwar flatradenn ar person end-eeun eus e barrez, dre m'en doa mennet kana en iliz eun himn en alamaneg, e-lec'h eun himn polonek, Auerbac'h, *op. cit.* p. 257, n. 3.



int gant Breuriez alamanek ar Skoliou e Wien, gant ar C'hevredad Gustav-Adolf. ha gant Unvaniez Alamaned kristen Galisia (13).

## XIX. DAZORC'HIDIGEZ BOHEMIA SLOVAKIA, SLOVENIA, KROATIA, SERBIA BULGARIA

Dre verr e rankan mont amañ da zazorc'hidigez ar brôadou Slaved-se, rak dellezout a rafe pep hini anezo e vefe skrivet eul levr a-bez diwar he fenn. Bez ' ez eus etrezo-holl, e-keñver an Istor, an heñvelder-mañ : goude beza bet, en eur mare pe vare eus ar Grenn-amzer uhela, poblou galloudek ha doujet (1), ez int bet trec'het ha sujet gant an estren (brôadou-Slaved an hanternoz gant an Alamaned, brôadou-Slaved ledenez ar Balkaniou gant an Durked), ha kol-

(13) Auerbac'h, pp. 252-7.

(1) Slaved an Hanternoz a savas en IXvet kantved, goude diskaridigez rouantelez an Avared, eur Stad vras anvet Moravia-Veur, a oa enni Moravia, Bohemia, Silezia ha Slovakia. Diskaret e voe e 906 gant ar Vagiared galvet war eun dro gant an Alamaned ouz ar Slaved ha gant impalaer gresian Konstantinopl ouz ar Vulgared. E 1278, e voe flastret Slaved Bohemia gant an Alamaned hag an Hungared unanet. — Ar Serbed a zo bet e barr o galloud gant Stevan Douchan (1331-1335), « tsar holl-c'halloudek ar Serbed hag ar C'hresianed, ar Vulgared hag an Albanizien, impalaer ar Romaned » evel ma vez graet anezañ en dournskridou a-berz Stad eus e rouantelez. Abretoc'h eo bet tizet barr o galloud gant ar Vulgared, dindan Simeon, « tsar ar Vulgared hag impalaer ar Romaned » Hoalet gant Konstantinopl (*Tsarigrad* en o yez) ha Salonik (*Soloun*), o deus ar Vulgared stourmet start e-pad kantvedou ouz impalaered c'hresian Buzantion evit lakaat o dourn war an diou gêr-se ha war an arvor etrezo. Bazyeoet ez int bet gant an Durked e 1393.

let o deus, e-pad ar c'hantvedou m'edont sujet, eun darn vras-pe-vrasoc'h eus o renkadou tud uhel, aet da Alamaned pe da Durked dre zamant d'o mad o-unan.

Ar re zibourvezeta anezo er c'heñver-se, pa sonas euriou kenta an XIX$^{vet}$ kantved, e oa ar Vulgared, pa n'o deveze ket aliès zoken beleien eus o gouenn, hogen beleien c'hresian. An diouer-se a dud desket e-touez ar Vulgared, a voe kiriek da draou iskis p'en em gavas dieubet Bulgaria diouz yeo an Durked e 1878. Ret e voe gervel Rusianed, Alamaned, ha Galloued da ofiserien en armead ar Stad nevez hag en armead an Adstad vulgarek a anved Emrenerez Roumelia. Hag, evel n'oa den, war ar mare, gouest da denna, eus ar yez koueriadekaet m'edo ar bulgareg, eur yez soudardel, e voe ret degemer ar rusianeg da yez ar c'hazarn ha tachenn ar pleustradegou. Heñvel e tegouezas e merereziou-bro ar Stad nevez : ar c'hargou, ha, dreist-holl, ar c'hargou uhel, a voe fiziet e Rusianed pe e Slaved eus Bohemia. An darn-vuia eus ar Vulgared bet laket da genta er c'hargou-se n'o doa ket gallet chom enno, dre n'o devoa ket a levezon war o c'henvroïz ha dre m'edont dic'houzvez a-grenn eus skiant ar renadurez (2).

E-pad meur a vloaz goude an dieubidigez, e voe ret d'ar Vulgared a venne mont da gelennerien, da ijinerien, da vedisined, da wiraourien, h. a., divrôa evit ober o studiou. A-benn neuze, koulskoude, edo anavezet talvoudegez an deskadurez er vro, hag e we-

(2) L. Léger, *La Save, le Danube et le Balkan, voyage chez les Slovènes, les Croates, les Serbes et les Bulgares*, 1884, pp. 214-7. Diwar-benn Bulgaria bremañ, Lamouche, *La Bulgarie*, 1923.



led marc'hadourien binvidik o legadi arc'hantou bras ma tlee al leve diwarño beza lakaet da sevel skoliou ha kelenndiou bulgarek, da c'hopra kelennerien, da groui kannadereziou evit ar studiou hag an imbourc'hiou a ouiziegez e bulgareg, h. a. (3).

Divouchet e oa bet o daoulagad da Vulgariz gant ar vistri-skol. Ar re-mañ eo o deus dihunet spered brôadel Bulgaria e-kerz an XIX$^{vet}$ kantved, e-pad m'edo Bulgariz sujet d'an Durked, ha leviet e-keñver kredenn gant Iliz c'hresian Konstantinopl. Ha d'ezo koue-beza bet peurliesa tud peuz-dizesk eus ar bobl, koueriaded ha micherourien izel, ranket d'ezo ouspenn trec'hi war leziregez ha drougiez an Durked ha war enebiez ar C'hresianed, o deus tizet kas da benn an ober bras-se, silvidigez o yez hag o brôadelez, e-keit end-eeun m'edo amañ mistri-skol Vreiz, ganet eus gouennou ar Vro, o c'hoari war an tu-gin hag oc'h ober o seiz gwella evit mouga yez Vreiz, pe, da vihana, evit he dismegañsi e spered ar vrezonegerien (4).

*Labor improbus omnia vincit*. Hizio, en em gav kemmet en holl-d'an-holl an traou e Bulgaria. Adc'hraet eo bet eur penn speredek d'ar vro. Adstummet eo bet renkadou tud desket, kenyez d'ar bobl, ha niverus a-walc'h evit darbar danvez da holl ezommou uhela ar vrôad. Ar c'hosa eus an holl gevredadou bulgaregerien desket, ar c'hevredad a lennegez vul-

(3) L. Léger, *op. cit.*, pp. 232-3.

(4) Bez' e kavo al lenner hoalet gant ar sujed-se, buhez unan eus dihunerien Vulgaria danevellet e *Russes et Slaves* gant L. Léger, II, 1896, pp. 93-189. Gant Zakarias Stoianov e kejer ouz skouer eur c'houer en em zesket drezañ e-unan, en em uhelaet dre e strivou-heñ, hag aet da zen a Stad, pa zeuas da veza penn-levier ar *Sobranie*, Bodadeg vrôadel Vulgaria.

garek, a veve kent brezel 1878, en harlu, e Braïla (Roumania), en deus bremañ kalz a gevelerien o pledi war a bep seurd skiantou pe imbourc'hiou a ouiziegez.

Hoalet eo bet dreist-holl ar ouizieien vulgarek, ar re anezo o deus graet eus an Istor o zachenn-studi, gant Amzer-dremenet o bro, ha gant ar poblou o deus bevet enni araozo. A-viliadou emañ streouet dre gompezennou Bulgaria ar c'hrugellou-bez diwar dourn ar poblou thrakiat a chome enno e derou an istorvez. Gresianed ar c'henta 'milved kent H. S. o deus kounaet en o levriou klod ha galloud-brezel ar brôadou-se, bet unan eus brasa kenstrolladou-poblou Europa, p'en em astennent eus an Alpou bastarnek (Alpou Transilvania bremañ) hag eus Mervent Rusia da Azia-Vihana, hag eus Illiria d'ar mor Du (5). Ar

(5) Degas a ran da goun d'al lenner penaos, hervez Henamzeriz o-unan e oa bet Thrakia eur greizenn a sevenadurez, pa lakaent da zont ac'hano al labour-douar, ar gwiniennerez, ar marc'hegerez hag ar falc'hunerez. Barzed, kanerien ha telennerien hollvrudet a zo bet e-touez an Dhraked. An orpheuziadegez a vije bet hec'h andon e kredennou Thrakiz. Gouizieien hon Amzer, diouz o zu, o deus dizolôet nes-heñvelderiou souezus awalc'h etre kredennou ha giziou an Dhraked ha kredennou ha giziou poblou o veva pell-pell diouto, e Kornog Europa hag en Indez. Keñveriet eo bet ganto an doue thrakiat Zagreus, a bebeil naer gornek ha taro, ouz an Naer Benn-Maout hag an *Tarvos trigaranos* kehelet gant ar Gelted koz (S. Reinac'h, war *Rev. archéol.* 1899, II, pp. 210-7). Ar veleien wenn-wisket eus ar C'heted, pobl dhrakiat, anvet *pii* gant Jordanes (a heulie amañ levr kollet Dion, *De rebus Geticis*) a zo bet lakaet a-geñver gant an Drouized (A. Bertrand, 1897). An dizemezted, a vire an dud santel a Dhrakia a anved *ktisted*, an tremen hep debri netra a gement en dije bet buhez a gaved gant poblou-zo eus an hevelep bro a raed anezo, en abeg da se, *theosebed* ha *kapnobated*, a zo bet lakaet e-skoaz gant giziou-zo eus Indeziz. Rod ar Vuhez, Kelc'h ar C'hanedigez, an treuz-annezerez-ene a zo bet anezo e Thrakia



gwella labouriou, bet savet en hon Amzer, a-zivout an Dhraked-se, a zo bet skrivet e bulgareg, da heul ar furchadennou graet gant Bulgariz e hen-veredou hag e hen-annezlec'hiou ar vro. Trôet eo bet en alamaneg an hini kloka anezo, *Beitraege zur Kulturgeschichte der Thraker*, gant Gawril I. Kazarow, Serajevo, 1916, ha rôet d'ezañ ar veuleudi dleet gant S. Reinac'h, war ar *Rev. archéol.* 1921, II, p. 439.

Kouezet ken izel hag ar Vulgared n'edo ket an darn-vuia eus ar Slaved-all pa darzas an XIX[vet] kantved. Eur c'halz eus o skrivagnerien hag eus o faotred-araok a zo bet anezo, koulskoude, e-pad ar c'hantved-se, tud savet a-douez ar bobl hag en em c'hraet anezo o-unan. Mab d'eul labourer-douar-tavarnour e oa ar slavegour Vacslav Hanka, a zeuas e ano da veza brudet hag enoret dre Slavia a-bez, eus mor Adria da venez Oural. Mab d'eur soudard a renk izel e oa Joseb Dobrovsky, saver al lizeregouriez slavek. Mab d'eur c'hemener-mestr-skol e oa an istorour Fransez Palacky. Mab d'eur c'here e oa an istorour Vacslav Tomek. Mab d'eur pastor hugunot diwar ar maez e oa

evel en India. Gwir greizenn-skigna an hevoudeg (*svastika*) dre ar bed a hañval beza bet e Thrakia. Er Grenn-amzer, e teuas d'an Dhraked, aet da get neuze o yez hag o brôadelez, beza brudet en eun doare-all. Da heul Jordanes ha diwar an heñvelder gwalldouellus a zo etre ano ar C'heted (*Getai*), pobl dhrakiat, hag ano ar C'hoted (*Goti*), pobl c'hermanek, e voe kredet e oa ar C'heted hendadou ar C'hoted. Er c'hiz-se ar C'hermaned, nevez-degouezet war dachenn an Istor Meur, a gave d'o gouenn eur pennlignez illur en eur bobl vrudet eus an Hen-amzer. Ac'hano ar gwerzennou-mañ a lenner e barzoneg hen-saozneg Beowulf :

*We synt gum-cynnes*
*Geata leode.*

« Ni a zo, evit ar ouenn, diwar bobl ar C'heted » (Gw. 817-8).

Paol Schaffarik, saver an dudoniez slaviat. H. a. Ar re a zo o anoiou amañ, a zo bet anezo-holl Tcheked, pe, da vihana, e tchekeg eo o deus savet o labouriou. A-drugarez d'ezo ha da dud-all, evel an istorour Kustentin Jireczek, Bohemia a zo bet, e-pad an XIX^vet^ kantved, gwir greizenn ar studiou slavek en Europa, ha hi o veva koulskoude e dalc'h Aostria. Betek ar Rusianed a zeue d'en em lakaat er skol gant an Dcheked. Trôet e veze diwar an tchekeg en alamaneg, e poloneg hag e rusianeg, kerkent hag embannet, oberennou bras Schaffarik, Palacky, Jireczek ha Tomek. An Dcheked a zo bet helibini etrezo, a-hed ar c'hantved-se, evit ober diouz al lavar-stur rôet d'ezo gant o faotr-araok, Ladislas Rieger :

*El labour hag er ouiziegez,*
*Emañ hor spi hag hor silvidigez.*

Da sklerijenna d'al lenner an hent heuliet gant adsavidigez an tchekeg, setu amañ an darvoudou brasa anezi :

XVII^vet^-XVIII^vet^ kantved. Gwaskadenn a zaou gantved war an tchekeg (hemañ a oa bet e barr an enoriou e marevez Yann Hus hag e ziskibien). Dilezet eo d'ar bobl gant an uhelidi hag al lenneien. Deuet eo an alamaneg da yez ar stadrenerez er vro. Ar gelennadurez a zo etre daouarn ar Jezuisted a laka al latin da yez an deskadurez uhel. Boemet eo an noblañs hag an dud a studi gant labouriou-spered Alamagniz. E 1774 (goude argasidigez ar Jezuisted), eun urziadur war ar skoliou a laka an alamaneg da yez ar gelennadurez.

1790. An Dieta a c'houlenn ma vo digoret ar c'helenndiou d'an tchekeg, kentoc'h (war a lavarer) evit



ober an heg ouz an impalaer treuznevezour Jozeb II^vet^ eget dre garantez wirion ouz yez ar Vro. Dizarbennet eo ar mennad-se gant ar *gubernium* en em ziskleir a-du hepken gant savidigez eur gador-gelenna an tchekeg e Skol-veur Praga.

1793. Digoridigez ar gador-gelenna-se.

1815. Embannet eo gant ar slavegour V. Hanka eul labour e tchekeg a-zivout Rusia.

1817. Kanaouennou ar Serbed trôet e tchekeg gant Hanka. — Skrid-kentelia war reizskrivadurez an tchekeg, gant an hevelep skrivagner.

1818. Savidigez Kevredad Mirdi brôadel Bohemia. Embannidigez Kelaouenn ar Mirdi, moulet en diou yez : alamaneg ha tchekeg.

1819. Barzonegou Kralove Dvor (*Kralodvorsky Rukopis*), gant Hanka. Trôet ez int en holl yezou slavek (e rusianeg da genta), en alamaneg, ha, goude-se, en darn-vuia eus yezou Europa.

1821. Digoridigez Mirdi brôadel Bohemia.

1824. *Slavy Dcera* (« Merc'h Slava » pe « Merc'h ar C'hlod »), barzoneg tchekek, hollslavek an awen anezañ, gant ar Slovak Yann Kollar.

1826. Ar c'hanaouennou rusianek trôet e tchekeg gant Czelakovsky.

1831. Savidigez ar C'hevredad *Matice Ceska* (ar Wenanenn dchekek), evel stagadenn ar Mirdi brôadel, evit moula hag embanna e tchekeg levriou a lennegez hag a ouiziegez. — Skubet an alamaneg ermaez eus Kelaouenn ar Mirdi. Diwar-neuze n'eus nemet tchekeg enni penn-da-benn.

1833. En em glevout a ra kenetrezo eun nebeut brogarourien ha lenneien dchekek evit sevel eul levebloaz a bemp kant florin d'ar Slovak Paol Schaffarik

(en doa brudet e ano, a-benn neuze, dre embanna en alamaneg levriou talvoudus a-zivout yezou, lennegeziou ha giziou ar Slaved), war an diviz ma skrivje hiviziken e oberou e tchekeg hepken.

1834-1839. Geriadur bras tchekek-alamanek Jungmann, a-wel ennañ holl binvidigeziou slaveg Bohemia.

1836. Embannidigez e tchekeg, gant Palacky, eus kenta levrenn e oberenn vras : *Istor Bohemia*.

1837. Embannet eo e tchekeg, gant Schaffarik e levr *An Henderiou slaviat*, ennañ en tu-hont da vil pajenn in-8°. Trôet eo e poloneg e 1842-1844, en alamaneg en 1843-1848, e rusianeg e 1848.

1840-1841. Savidigez dre skodadou eus korolladegou tchekek-rik, digor d'an Dcheked hepken, ha skrivet e tchekeg hepken al lizerou-kouvia hag al liketennou anezo.

1842. Schaffarik a embann e tchekeg e levr bras *An Dudoniez slaviat*. — Vacslav Tomek a embann en hevelep yez eun *Istor bihan ar Bed*.

1844. Ladislas Rieger a sav e Praga Kelc'h ar Vourc'hizien (*Mestanska beseda*), na vez klevet ennañ nemet tchekeg, evit kroui eur vuhez a zarempredou slavek e-touez tud ar renkadou-etre.

1848. *Dejiny naroda ceskeho* « Istor ar Vrôad tchek », e diou levrenn gant Palacky (6).

(6) An danveziou meret gant Palacky ha Schaffarik en o oberennou meur, a zo bet adveret, pinvidikaet, gwellaet pe nevesaet zoken ouz sklerijenn ar ouiziegez-vremañ gant skrivagnerien dchekek an XX[vet] kantved : V. Novotny, *Ceske dejiny* « Istor tchek », 2 levrenn, Praga, 1912-1913 ; Lubor Niederle, *Slovanske starozitnosti* « Henderiou slavek », 6 levrenn, 1901-1924. Berraet ha trôet e galleg eo bet oberenn vras Niederle dindan an ano-mañ : *Manuel de l'Antiquité slave*, 2 levrenn, 1923-1926 (niverenn Ia dastumad laolevriou embannet gant Ensavadur ar Studiou slavek).



1855-1901. Embannidigez, e daouzek levrenn, eus *Istor Praga*, gant V. Tomek.

1858. *Istor Aostria* gant V. Tomek. Troêt e voe e kroateg, e magiareg hag en italianeg.

1862. Savidigez, diwar lusk Ladislas Rieger ha Frañsez Palacky, ha dre brofadou, eus eur C'hoaridi bihan tchekek-rik e Praga. — War atiz prederourien, kelaouennerien ha politikerien dchekek eo savet ar c'henta bagad tud yaouank anvet Sokoled (ar Falc'huned).

1864. Savet eo eur strollad evit dastum profadou e-sell da sevel e Praga eur C'hoaridi bras brôadel. Da c'her-stur e kemer ar strollad-se *Narod sobie*, a c'heller trei ger-evit-ger e latin *Natio sibi*, da lavaout eo : « Ar Vrôad drezi ha d'ezi hec'h-unan ».

1864-1874. Embannidigez eur C'helc'houiziegezadur tchekek, e daouzek levrenn, dindan renadur Ladislas Rieger.

1868-1883. Savidigez ar C'hoaridi bras brôadel e Praga, koustet 3235000 florin e sevel. Eus an arc'hant-se, edo eur skoazellad a 300000 florin a-berz an Dieta. Ar peb-all a zeue eur profadou a-berz slavegerien Bohemia, Moravia, Silezia ha Slovakia.

1876. *Istor ar Vulgared* gant Kustentin Jireczek. Trôet eo, kerkent hag embannet, en alamaneg hag e rusianeg.

1881. Digoridigez eur Skol-veur dchekek-rik e Praga. — Savidigez Kevredad-kreiz ar skoliou (*Ustredni matice skolska*), evit stourm ouz Unvaniez alamanek ar skoliou (*Schulverein*) ha harpa ar skoliou slavek e kement lec'h eus ar vro m'edo lakaet ar slavegez en argoll. A-drugarez d'ar c'hevredad-se, bugale a-viliadou a zo bet diframmet adre krabanou an alamanekaat

en em astenne warno. E 1895, leveou ar C'hevredad, anezo profou hepken rôet a-youl-vat gant karourien ar yez vrôadel, a dize 250161 florin (en tu-hont da 500000 lur-aour). Bez ' en doa 187 strollad e Bohemia, 88 e Moravia, 4 e Silezia, en holl 279. E-pad ar bloaz 1895, en doa bevet, diwar e yalc'h, eur c'helenndi ha 83 skol. Eus 1881 da 1895, e oa bet savet gantañ 2 gelenndi ha 109 skol.

1883-1896. Embannidigez eur C'helc'houiziegezadur tchekek nevez, e 29 levrenn.

Setu aze penna darvoudou eur c'hantvedveziad-labour ! E nep bro-all eus ar bed, war a gred d'in, n'en em ziskouez splannoc'h hag anatoc'h eget e Bohemia, er marevez-se, ar burzudou a c'hell ober eur garantez-vro virvidik kenharpet gant ar youl, al labour hag ar studi. E nep bro-all n'en em ziskouez en eun doare anatoc'h eget eno ar wirionez-mañ, a van dall outi kalz re a dud : *Heñvel e tegouez gant ar poblou ha gant an dud a-hiniennou : diouz ma tellezont e c'hoarvez d'ezo peurliesa.* E Bohemia, a-hed an XIX[vet] kantved, ez eus bet estr eget lezireien, leñverien ha kouskerien. Bez ' ez eus bet eun torkad tud a benn hag a galon o deus gouezet *en em varrekaat diouz al labour a oa da ober, en em glevout kenetrezo, lakaat ar yez vrôadel a-us da bep tra-all, dont da saverien ha da grouerien.* Hag i o veva e dalc'h Aostria hag o kaout a-enep d'ezo Stadelez Wien, hag i o kaout en o zouez, e-kreiz o bro-Vohemia end-eeun, tost da zaou milion hanter a alamanegerien, o deus gouezet adsevel o yez eus renk eul lavar poblek, elec'h m'edo kouezet, d'ar renk uhel a yez a zeskadurez hag a sevenadurez, ha suraat d'ezi an Ensavaduriou-meur, ar c'helenndiou hag ar skoliou ret d'he buhez.



An dud a oa d'ezo empenn ha deskadurez o deus labouret; ar bobl a-bez he deus o sikouret war o labour gant he yalc'h. Ha setu an taol deuet da bennvat ganto !

Eur ger bremañ a-zivout alamanegerien Vohemia. E dibenn an XIX[vet] kantved, e nivered 2460000 anezo war 6712000 a vroïz, nemet kalz niverusoc'h e tiskouezont beza bet gwechall. Bez ' e vevont a-enezennadou e-touez ar slavegerien, pe e reont eur riblennad d'ezo, dreist-holl diouz tu ar c'hornog hag an hanternoz, er c'hevrennou eus ar vro e-harz an Alamagn. Bez ' e c'hoarvez gant an alamanegerien-se ar pez a c'hoarvez gant an alamanegerien-all er broiou nanngermanek. War vihanaat ez a o niver, pe dre ma tivrôont, pe gentoc'h, dre m'en em zivrôadelezont anezo o-unan. A bep amzer eo bet tuet Alamaned Vohemia d'en em slavekaat betek en o anoiou (Fritz, da skouer, a ya ganto da Fritzko, pe da Fridusch). Ar c'hêriou, tudet gwechall gant Alamaned dreist-holl, pa n'oa enno bourc'hizien-all ebet nemeto (7), a zo aet war en em slavekaat mui-ouz-mui e-pad an XIX[vet] kantved. Da skouer, e Praga (ar gêr hepken, hep ar fabourziou anezi), e oa o veva e 1856, 73000 Alaman ha 60000 Tchek. E. 1880, e oa enni 126000 Tchek ha 32000 Alaman. Eus an 32000 Alaman-se, ne vane ken nemet 27500 e 1890, ha 18000 e 1900 (8).

(7) An noblañs hag ar bobl izel hepken a oa anezo Tcheked.

(8) Levriou talvoudus da lenn diwar-benn dazorc'hidigez Bohemia : L Léger, *La Bohême historique, pittoresque et littéraire*, 1867 ; *Le Monde slave*, 1873 (kenta mouladur) ; *Etudes slaves*, 1875 ; *Nouvelles études slaves*, 1880 ; *Russes et Slaves*, teir levrenn, 1889-1899 ; *La Renaissance tchèque au XIXe siècle*, 1911 ; B. Auerbac'h, *op. cit.*, pp. 135-216.

Nebeut a dra a livirin eus ar Slovaked (9). Betek 1918, o deus bevet e dalc'h Hungariz. Ne deus eus o yez nemet eur rannyez dchekek, ha, betek eil hanterenn an XIX[vet] kantved, e sellent an tchekek evel o yez lennegel. An daou Slovak brudeta eus ar c'hantved-se, ar barz Yann Kollar hag an istorour Paol Schaffarik o deus savet o holl oberou e tchekeg. E-doug eil hanterenn an XIX[vet] kantved, e trôas e penn Slovaked dilezel an tchekeg hag ober eus ar slovakeg yez lennegel o brôad. Diouana a reas ar menoz-se enno diwar atiz an Alamaned hag an Hungared a zo bet atao eveziek da hada an dizunvaniez e-touez ar Slaved evit o dinerza hag o mestronia aesoc'h a se, oc'h ober evel-se diouz lavar-stur an holl alouberien-vroiou ha mac'homerien-boblou : *Divide ut imperes*. E 1863, diwar skouer *Matice Ceska* an Dcheked, o deus ar Slovaked savet eur c'hevredad-embanna-levriou en o yez.

Ker berr-all e vin war gont Serbed ar briñselez savet e 1815 gant ar marc'hadour-moc'h Mikael Obrenovitch. Dieubet diouz pennaotrouniez an Nor-Veur (10) e 1878, a-drugarez da skoazell ar Rusianed, ez eas ar briñselez-se da rouantelez e 1882. E 1918, ha d'ar Serbed beza bet peurdrec'het er brezel, e voe staget ouz o rouantelez, diwar aluzon ar Gevredidi ha dre feur-skrid Versailhez, ouspenn ar Montenegro (a oa, kent brezel 1914-1918, eur rouantelez, bihana hini Europa), ar c'hevrennou kreisteiz eus impalaerded Aostria-Hungaria tudet gant Slaved nes-pe-nesoc'h

(9) Hiroc'h e vo kavet diwar o fenn e levr B. Auerbac'h, pp. 373-8.

(10) An Nor-Veur eo al lesano a veze graet eus gouarnamant Sultaned Konstantinopl.



d'ar Serbed dre o yez, da lavarout eo Bosnia-Herzegovina, Dalmatia, Kroatia, Slavonia ha Slovenia. O zu a gemeras Serbed ar rouantelez diwar ar stagedigez-se evit mac'homi e pep giz o c'henvroïz nevez, ar Groated dreist-holl, d'o serbekaat penn-kil-ha-troad (11). Seul nebeutoc'h a wir o devoa oc'h ober outo ker garo, m'edo an darn-vuia eus ar poblou-se, diframmet diouz impalaerded Aostria-Hungaria, kalz sevenetoc'h egeto e pep doare. Rak, evit da Serbed ar rouantelez beva en o frankiz abaoe 1815, e oant chomet warlerc'hiet a-bell e-keñver sevenadurez. Diaes-kenañ e oa bet lakaat da sevel tud a zeskadurez eus a-douez ar vrôad-se, bet dibennet a-grenn eus he renkadou uhel dre gantvloaveziadou-sujedigez (12), ma n'oa ken enni, kouls lavarout, nemet tud diwar ar maez, gounideien-douar ha magerien-voc'h, peurserret o spered ouz kement na denne ket d'o micher. Dister-dra, gant-se, eo al lodenn-labour-spered graet gant Serbed ar rouantelez, e-pad an XIX[vet] kantved, p'hen lakaer e-kemm gant al labouriou uhel a lïes seurd o deus gouezet kas da benn ar poblou slavek hualet gant Aostria-Hungaria. Betek dibenn ar c'hantved-se n'oa ket ganto a Skol-veur. Ne gaved e Belgrad

(11) A bep amzer e oa bet dizunvaniezou doun etre ar Slaved katolik (Kroated, Slovened, h.a.) a rae gant al lizerennou latin evit skriva o yezou, hag ar Serbed eeungredennek (gouez d'ezo) a rae gant al lizerennou gresianek-slavek. An dud haelsperedek, en daou rummad, a ouie sevel a-us d'an disterveziou-se. En dud-all, avat, ez ae an dizunvanderiou betek maga ar gasoni.

(12) Gant Slaved Bosnia-Herzegovina e oa manet betek hon Amzer o uhelidi, dre m'o deus an uhelidi-se degemeret an Islam, e dibenn ar XV[vet] kantved hag e derou ar XVI[vet], evit mirout o renk hag o madou. Disterat gounid, avat, rak an noblañs muzulmekaet-se a oa anezo ar warlerc'hieta tud a veve e ledenez ar Balkaniou en XIX[vet] kantved.

nemet eur skol-uhel (*visoka Schkola*), enni eun daou c'hant bennak a skolidi. E 1842, e oa bet savet « Kevredad ar Skiantou » (*Outcheno droujtvo*), peder c'hevrenn ennañ : 1° prederouriez ha lizeregouriez ; 2° istorouriez ha gwiraouriez ; 3° jedoniez ha naturouriez; 4° ijinou-kaer. Embann a reas, diwar 1847, eun dastumad bloaziek a labouriou (*Glasnik*), hag, ouspenn-se, levriou a-zivout an istor, an hendraouriez, an douaroniez, an naturouriez. Bez ' en doa digant gouarnamant Belgrad eur skoazellad a 12000 lur-aour dre vloaz.

Menegi a c'heller, ouspenn, eur c'hevredad a vedisinerez, eur c'hevredad a c'hounidegez-douar, eun diazezad-leve evit embanna levriou a vuhezegez hag a lennegez, hemañ, an diazezad-se, dleet da vrokusted eun ofiser, ar c'habiten Tchoupitch. Eun ofiser-all, ar c'habiten Atanasievitch, a reas sevel, diwar e yalc'h, eur palez evit rei goudor d'ar skol-uhel, da Gevredad ar Skiantou, d'al levraoueg ha d'ar mirdi. Brokusteriou a-seurd gant ar re-se, hep beza dibaot, evit lavarout dibaot, e-touez Serbed ar rouantelez, ne vezent ket koulskoude ker stank en o metou hag e-touez ar C'hresianed, ar Vulgared hag an Dcheked.

Eul labour bras o deus gouezet kas da vat Serbed ar rouantelez : didurkekaat o yez lennegel, ha skuba diwar o brò pep roudenn eus an aotrouniekadur anezi gant Muzulmiz.

Trec'h da Serbed ar rouantelez e-keñver deskadurez e oa ar Serbed a veve en Aostria-Hungaria. Bez ' ez int bet ar re genta o lakaat preder d'o yez, e dibenn an XVIII$^{vet}$ kantved hag e derou an XIX$^{vet}$. An hini kenta eur ar c'hevredadou-embanna-levriou anvet e slaveg *Matica* (mamm-wenanenn) a voe savet ganto



e 1826, e Pest, evel eun taol-daea da Hungariz. Ac'hano ez eas d'ar gêr anvet Novi-Sad gant ar Slaved, Neusatz gant an Alamaned hag Ujvidek gant an Hungared. Ar gêr-se a vanas, a -hed an XIX$^{vet}$ kantved, kreizenn lennegel Serbed Aostria-Hungaria. Eur greizenn-all evit ar moula hag an embanna levriou serbek e oa Panksova.

Serbed Aostria-Hungaria eo an diskennidi eus an daou-ugent mil tiegez bras pe *zadrouga* (13) a zivrôas eus Raksia ha Hen-Serbia e dibenn ar XVII$^{vet}$ kantved evit tec'hout diouz aotrouniez, argarzus d'ezo, Muzulmiz. En tu-hont d'eun hanter-milion a oa anezo e dibenn an XIX$^{vet}$ kantved, hogen, evel ma lavare neuze, gant kalz a wirionez, Elizea Reclus, « dre o c'hadarnded, o spered, o emskiant vrôadel, o c'harantez-vro, e kontont kalz muioc'h eget poblou-all, niverusoc'h egeto o veva er rouantelez dreist-lethanek (14). Muioc'h eget ar Slovaked, ar Ruthened, an Alamaned hag ar Roumaned, e stourmjont ouz levezon politikel diharz ar Vagiared; e 1848 hag e 1849, e stourmjont zoken outo gant kounnnar war an tachennou-brezel... » (15). An *Omladina* « Kevredad ar

(13) Ar Serbed o deus miret gwelloc'h ha pelloc'h eget ar Slaved-all eus ar C'hreisteiz ar perc'henna-douar dre gerentiad pe dre strollad. *Zadrouga* a raed en o zouez eus ar c'herentiad pe ar strollad-tud ma veve ha ma laboure an holl izili anezañ dindan renadur an den barreka. Aet eo ar zadrougaou da get dindan levezon dispennus ar reiz roman hag ar reiz germanek. Keit ha ma 'z int padet, n'eo ket bet reuziet ar Serbed gant gwalenn an davantegez, E. Reclus, *Europe méridionale*, pp. 286-7 ; *Europe centrale*, pp. 278-80. Keñveria E. Demolins, *Comment la Route crée le Type social*, II, pp. 207-46.

(14) Rouantelez dreist-lethanek « en tu-hont d'al Letha » a veze graet eus Hungaria.

(15) *Europe centrale*, pp. 348-9.

Yaouankiz », savet e Novi-Sad evit boda an holl Serbed yaouank eus ar skoliou dindan arouez ar Yez hag ar Vrôadelez, a zeuas da veza unan eus ar gwella dizarbennadou ouz ar magiarekaat el ledenezad-douar en em astenn etre ar Sava-Izela, an Drava-Izela, hag an Danao (16).

Er c'hornog da Serbed Aostria-Hungaria en em astenn ar Groated hag ar Slovened. Tri heñvelder a zo etre ar Slovened ha Breiziz. Eur bobl vihan ez int, evel Breiziz : a-vec'h ma 'z eus en tu-hont d'eur milion daou-c'hant mil a slovenegerien (e Breiz-Izel, e oa eur milion tri-c'hant mil a vrezonegerien e dibenn an XIX$^{\text{vet}}$ kantved). Evel Breiziz, ez eo bet gwechall ar Slovened kalz niverusoc'h eget m'emaint bremañ. Broiou a-bez, evel Karintia ha Stiria (en hanternoz d'ar vro tudet bremañ ganto), n'oa enno neuze nemet slovenegerien, bet germanekaet abaoe. En em zivrôadeleza, en em alamanekaat o deus graet ivez an darn-vuia eus renerien, eus uhelidi, eus pennou-pobl ha pennou-kredenn ar vrôad-se. E derou an XIX$^{\text{vet}}$ kantved, n'oa ken nemet koueriaded oc'h ober ar pep brasa eus ar slovenegerien. Ar peb-all a oa tud nevezsavet eus ar bobl d'ar vourc'hizegez : medisined, breutaourien, mistri-kelennerien, h. a. Ar re-mañ eo o deus rôet lusk d'an emsao evit ar sloveneg hag ar slovenegez. Penna benveg an adsavidigez e voe ar gelaouenn *Novice* « An Nevezintiou, ar C'heleier », savet e 1843, e Ljubljana (Laibac'h en alamaneg), gant an Doktor Plavez (Bleiweis), marvet e 1881. E di-

(16) El ledenez-se edo ar stanka ar Serbed. En hanternoz d'an Danao, tro-dro da gêriou Novi-Sad ha Panksova, e oa anezo 50 dre gant eus ar boblañs.



benn an XIX$^{\text{vet}}$ kantved, e nivered eun ugent bennak a gelaouennou embannet e sloveneg, niver distermeurbet m'hen lakaer e-skoaz d'an eiz kant a gelaouennou a voule d'ar mare-se an Dcheked en o yez, nemet da vras e teu pa soñjer pegen nebeut ez eus a dud o komz hag o lenn sloveneg. Ar re lenneta eus ar c'helaouennou-se e oa « Ar Vrôad slovenek » (*Slovenski Narod*), mil lenner d'ezi, hag « Ar C'hloc'h » (*Zvon*), eiz kant lenner. Bez ' e oa daou gevredad embanna levriou slovenek : « ar Vamm-wenanenn slovenek » (*Matica slovenska*), enni 1500 ezel, ha Breuriez sant Hermagoras (*Druzba svetoga Mohora*), 25000 ezel, houmañ poblekoc'h stumm ha danvez al levriou moulet ganti. En eskemm d'eur florin-skod dre vloaz (2 lur 50 santim aour), e kase d'hec'h izili c'houec'h levr pep bloaz: daou levr deoliez ha pevar levr ledadeskadurez pe lennegez-diduella. Bez ' e oa eur *Matica*-all evit ar sonouriez. D'ar c'houlz-se, o doa ar Slovened tizet kaout ar gelennadurez izel en o yez. Alamanek e vane ar gelennadurez uhel hag ar barnerez. Daoust d'an diouer-se a zeskadurez uhel en o yez, o doa ar Slovened darbaret a-benn neuze gouiziein ha mistri-gelennerien da Groatia.

Lorc'h bras Kroatia e oa an *Alma Mater Zagrabiensis*, Skol-veur groatek-ha-serbek Zagreb (Agram en alamaneg), savet e 1874, diwar lusk eskok Diakovo, e Slavonia, an Aotrou Strossmayer, madoberour Slaved ar C'hreisteiz, hag ar gredusa, ar c'haloneka mignon o deus bet er mare-se, daoust d'ezañ da zougen eun ano alamanek (17). Heñ a zo bet rener spere-

(17) Diwar-benn an eskob Strossmayer, lenn L. Léger, *Souvenirs d'un Slavophile*, 1905.

del ar Groated. Ouspenn an arc'hant hag al lusk a rôas evit savidigez ar Skol-veur, e krouas e 1867 Akademia Zagreb, e kinnigas da virdi-kêr an taolennou en doa dastumet en e balez-eskob, hag e vevas diwar e yalc'h arzourien ha studierien yaouank slaviat.

Dindan gor e oa, e-touez ar Groated, an emsao evit ar yez hag ar vrôadelez e dibenn an XVIII[vet] kantved hag e derou an XIX[vet]: Boulc'het da vat eo bet dre an teir savidigez-mañ : e 1835, sávidigez ar genta kelaouenn e kroateg, e Zagreb; e 1838, savidigez Kevredad-lennerez Zagreb; e 1842, savidigez an *Ilirska Matica* « ar Vamm-wenanenn illiriek » (18).

(18) Er mare-se, e kreded e oa tud ar vro (Slaved ar C'hreisteiz) o tiskenn, dre ar yez kerkouls ha dre ar gwad, eus Illirianed an Hen-amzer. An Ilirianed a zo bet, kent emfennadeg ar Gelted war Europa, eur bobl vras-meurbet en em astenne eus bro an Elv-uhela d'an Epeir, hag eus Venetia da Dhrakia. Dindan bountadeg an Dhraked a veze dalc'hmat ouz o enka diouz tu ar reter, e treizas pobladou illiriek mor Adria, hag i hag ober o annez e kevrennou reterel ha kreisteizel Italia (etro an X[vet] kantved kent H.S.). — Souezusat taol, a laka splann an adc'hoarvezout eus darvoudennou-zo en Istor : pemp kantved war-nugent diwezatoc'h, ar slavegerien hag an albanegerien, o doa kemeret lec'h an illiriegerien er meneziou a zo dindano kevrenn gornok ledenez ar Balkaniou, enket d'o zro diouz tu ar reter gant an Durked, a dreizas, int-i ivez, mor Adria da glask minic'hi en Italia. Bez' edo c'hoaz en XIX[vet] kantved, e kevrennou reterel ha kreisteizel an hir a ledenez-se, kêriadennou slavegerien hag albanegerien. — Ouspenn ar perz a gemerjont en Istor-meur Europa etro derou ar c'henta milved kent H.S., o deus an Illirianed darbaret diwezatoc'h d'an armeadou roman eun niver a soudarded kadarn ha da benn-renerez Rom eur steudad a impalaered, anvet « an Impalaered illiriat » a zo bet anezo, daoust d'o siou fall, pennvrezelourien akuit-meurbet ha leun a nerz-kalon. Er marevez-se end-eeun, he doa Galia impalaered diwar he dourn ha diwar he gouenn, en em ziskouezas kerkouls hag an impalaered illiriat er renerez hag er brezelerez. An hini diweza eus an impalaered c'halian-se a oa d'ezañ eun ano keltiek : Esuvios



E dibenn an hevelep kantved, e oa daou gevredad embanna levriou kroatek : Kevredad sant Jerom evit al levriou-deoliez hag al levriou-leda-deskamant ; ar *Matica hrvatska* (Mamm-wenanenn groatek) evit al lennegez-diduella hag ar ouiziegez; er vreuriez-mañ, ouspenn ar skodidi, e oa izili-madoberourien.

Penngreizennou ar vuhez speredel uhel a vane, ret ha m'edo, er Skol-veur hag en Akademia. Houmañ, en eur ober dek vloaz (1874-1884), he doa embannet eur c'hant bennak a levriou, enno labouriou a bouez diwar-benn ar yezoniez, an istorouriez hag an naturouriez. Edo stag a-benn-neuze da voula embannaduriou hir-bad eus an talvoudusa, anezo dastumadou a skridou koz latin pe slavek, stag outo troïdigeziou ha notennou-diskleria, en o zouez ar *Monumenta spectantia historiam Slavorum meridionalium*, hemañ eun dastumad testeniou tennet eus dihellaouegou founnus-stank kêr Venezia hag o sklerijenna hir-vareadou eus istor Slaved ar C'hreisteiz, eus istor an darempredou o deus bet gant Venezia, eus istor Venezia hec'hunan, ha, dre vras, eus istor ledenez ar Balkaniou. Eur mouladur-all a bouez e voe hini ar geriadur bras kroatek-serbek gant al lizeregourien Danicich (eur Serb eus ar rouantelez) ha Budmanni (eun Dalmat).

Skol-veur Zagreb he deus embannet oberou diwar-benn ar reiz, an istor ha skiantou an natur. Er-maez d'eun nebeut steudadou-kenteliou a-zivout an doueoniez a veze graet e latin, an holl genteliou-all a veze displeget e kroateg. Ha Kroated e oa ivez ar vistri-

Tetrikos. Kamilh Jullian, *Gallia*, trede mouladur, 1907, pp. 49-50 ; Viktor Chapot, *Le Monde romain*, 1927, pp. 80-1, 347-9 ; Herri Hubert, *Les Celtes*, II, 1932, pp. 183-5.

gelennerien, nemet eun nebeut Tcheked ha Slovened. Ar studierien a selaoue o c'henteliou a zeue eus an holl vroiou tudet gant Slaved ar C'hreisteiz, eus Slovenia, eus Dalmatia, eus Serbia hag eus Bulgaria kerkouls hag eus Kroatia ha Slavonia (19).

Ouspenn an Akademia hag ar Skol-veur, e oa e Zagreb eur c'hevredad a hendraouriez, ennañ, e 1883, en tu-hont da dri-c'hant a izili. Embann a rae eur gelaouenn : *Archeologicki Viestnik*.

Stank ha pinvidik betek hon Amzer eo manet an noblañs e-touez ar Groated. Koulskoude, n'eo ket eus ar renkad-se eus ar Gevredigez ez eo deuet d'ar yez kroatek ha d'ar slavegez e Kroatia o gwella, kaloneka ha brokusa difennourien, hogen eus ar renkadou-etre hag eus ar bobl : mab d'eur marc'hadourkezeg e oa an eskob Strossmayer.

Da gloza ar pennad-mañ, war eun dro re hir (diouz ment al levr) ha re verr (diouz pinvidigez ha talvoudegez ar sujed), e rin meneg eus Slaved Dalmatia, a oa o c'hreizenn lennegel e Zara. Bez ' o doa eno eur c'hevredad-embanna-levriou, *Matica dalmatinska*, savet e 1861.

An darn-vuia eus Slaved ar C'hreisteiz (eus Yougo-Slaved, evel m'o anver), da lavarout eo Montenegriz, an Dalmated, Herzegoviniz, Bosniz, ar Serbed hag ar Groated, a zo anezo, e-keñver korfadurez, eur strollad unouenn a-walch, ar c'hreñva, ar menteka hag ar c'haera hini a zo en Europa bremañ. Dre o holl stummadou-korf ez int disheñvel war eun dro

(19) Matkovitch, *La Croatie et la Slavonie au point de vue de leur culture physique et intellectuelle*, Agram, 1873 ; Vladimir Zagorsky, *François Racki et la renaissance scientifique et politique de la Croatie*, Pariz, 1910.



diouz Slaved an Hanternoz (Slovaked, Tcheked, Moraved, Sileziz, Wended, Polabed, Slovinked, Kachoubed, Poloniz), diouz Slaved ar Reter (Rusianed-Wenn, Rusianed-Vras, Rusianed-Vihan pe Ruthened) ha diouz Bulgariz. Ma teuer a-walc'h da veiza ez eo aet enno muioc'h a wad illiriat ha thrakiat eget na gredfed pa seller ouz slavegez anat ar yezou a gomzont bremañ (20).

Ne vefe ket mat kimiadi amañ diouz Slaved ar C'hreisteiz hep degas da goun ar perz a bouez o deus kemeret e difennidigez Europa ouz an Durked. Ar Serbed hag ar Groated o veva war ribl hanternoz stêr Sava hag a-hed harzou Bosnia-Herzegovina a oa bet soudardelaet holl gwitibunan evit suraat difenn an harzou-se ouz Muzulmiz. Kement-se eo a rae Harzou-difenn Impalaerded Aostria, ker brudet en Istor. Seul dellezekoc'h da denna evez ar Vrezoned eo an ensavadur-brezel-se m'eo orinet o foblou end-eeun en savaduriou damheñvel krouet gant ar Romaned en enez-Vreiz, etro dibenn an Hen-amzer, evit kadarnaat

(20) Da vont dounoc'h en anaoudegez Slaved ar C'hreisteiz, lenn : De Caix de Saint-Aymour, *Les pays sud-slaves de l'Autriche-Hongrie*, 1883 ; L. Léger, *La Save, le Danube et le Balkan, voyage chez les Slovènes, les Croates, les Serbes et les Bulgares*, 1884 ; R. Gonnard, *Entre Drave et Save*, 1911 ; L. Léger, *Serbes, Croates et Bulgares*, 1913 ; Auerbac'h, *op. cit.* 1917, pp. 415-56. Bez' ez eus, war *Rev. des Deux Mondes*, bloaveziadou 1846, 1847, h.a., pennadou bepred talvoudus da lenn, gant Siprian Robert, H. Desprez, h.a. War an *Tour du Monde*, bloaveziadou 1860, G. Lejean, *L'Herzégovine* ; 1870-1871, G. Perrot, *Chez les Slaves du Sud* ; 1875-1876, Ch. Yriarte, *L'Istrie et la Dalmatie* ; 1877, Ch. Yriarte, *Le Montenegro* ; 1896, G. Capus, *A travers la Bosnie-Herzégovine* ; 1910, J. de Witte, *Au Monténégro*. A-zivout gouennoniez ar Yougo-Slaved, W. Z. Ripley, *The Races of Europe*, London, 1900, pp. 411-5 ; E. Pittard, *Les Races et l'Histoire*, 1924, pp. 317-23.

difenn ar vro-se ouz argadennou ar Bikted, ar Ouezeled hag ar C'hermaned : 1° bagadou an *Dux Britanniarum* a rae gwardoniez war voger Hadrian, en hanternoz; 2° bagadou ar *C'homes littoris saxonici per Britannias* a rae ged war aodou ar reter, hag ar meuriadou bras soudardelaet eus ar mervent, *Dumnonii* ha *Kornovii*, a evezie ouz an aod kreisteiz hag ouz hentou bras an diabarzvro. Ar re genta a yeas da argas ar Ouezeled diouz Kembre, hag e teuas arouezinti-vrezel o rener, an Dragon Ruz, da veza arouezinti Kembre a-bez. An eil re a zeuas da sevel amañ, en Arvorig, rouantelez vrezelgar Vreiz Vihan (21).

(21) Diwar-benn Harzou-difenn Impalaerded Aostria, lenn G. Perrot, *Chez les Slaves du Sud*, war *T. du M.*, bloaveziadou 1870-1871. Bez' ez eus en alamaneg eun *Istor eus Harzou-difenn Aostria*, Wien, 1883. A-zivout an ensavaduriou damheñvel en enez-Vreiz : J. Rhys, *Celtic Britain*, pevare mouladur, London, 1908, pp. 118-26, 135-9, ha *passim* ; J. Loth, war *Rev. celt.* 1909, pp. 399-401 ; F. Sagot, *La Bretagne romaine*, 1911, pp. 220-32 ; L. Le Roux, *L'Armée romaine de Bretagne*, 1911 ; J. Mothersole, *The Saxon Shore*, London, 1924. Keñveria bagadou ar Fenianed en Iwerzon, er I-IVvet kantved goude H.S. ; G. Dottin, *Les Littératures celtiques*, 1924, pp. 68-70 (o heulia an istorour iwerzoniat Jafrez Keating, *Foras feasa ar Eirinn*).



# LODENN AR GELAOUENN

# Notennou

**Ar « Prederiadennou »**

Ne vo ket re a geuz gant hol lennerien, a gredomp, o kaout eul « *Lodenn ar Gelaouenn* » ken berr, peogwir e roomp d'ezo kenta levrenn eun oberenn a ouiziegez a vo kement Breizad emskiantek lorc'h ennañ o welout moulet en e yez.

Peder levrenn a vent gant houmañ a vo eus « *Prederiadennou* » Meven Mordiern: Embannet e vint ar buana ma c'hellimp.

Arabat d'hol lennerien kredi, o kaout an niverenn-mañ, ez omp deut pinvidik a-greiz-holl. N'omp ket amañ e broiou Kreiz Europa, hogen en unan eus broiou chatalaet ar C'hornog. Ne vez ket roet d'imp arc'hant e-leiz gant madoberourien, hag ar re a ro d'imp o skoazell, — atao an hevelep re (ra vezint trugarekaet mil gwech, rak int eo o devo saveteet Breiz) — ne c'hellont kas d'imp nemet skodou dister e-kichen al labour ramzel a zo dirazomp.

Adkroget e vo gant embannidigez « *Istor ar Bed* » kerkent hag echu moula ar « *Prederiadennou* ».

**En niverenn a zeu**

En niverenn a zeu e kavor an holl notennou n'eus ket bet gallet moula en niverenn-mañ.

Profou :

An Ao. Y. Bricler : 10 l. — An Ao. H. Dyèvre : 18 l. — An Dr. Cornic : 50 l. — Dizano, Paris : 50 l. — An Ao: J. Riou : 50 l. — An Dim. L. Corcuff : 20 l. — Dizano, Brest: 5 l. — Dizano, Roazon: 20 l. — Dizano: 5 l. — Ruskenn Broereg: 6 l. — An Ao. Ch. Jarno: 10 l. — An Ao. Ab. Thos: 5 l. — An Ao. P. Laurent : 250 l. — H. H. : 8 l. — An Ao. R. Jestin : 5 l. 45 — An Ao. E. Boisecq : 5 l. — An Ao. Fr. Moyse : 15 l. — en holl : 532 l. 45.

Levriou kaset:

Plouneve-Kintin : 30 Kenteliou war al Labour-Douar : 7 l.

Chom a ra er c'hef : 555 l. 55.

**Chomlec'hiou mat da anaout**

Skol dre lizer « OBER », da zeski ar brezoneg, a vez graet gant an Dim. M. Gourlaouen, 30, rue de la Corderie, Douarnenez.

An holl levriou brezonek a zo e gwerz, e Brest, e Ti Sant Erwan, straed an Nor (Rekourañs).

Liesskrivaduriou « Gwalarn »

# GERIADURIG GALLEK-BREZONEK AN TROIOU-LAVAR POBLEL

gant Roparz Hemon

E miz meurz e vo kaset d'ar rakprenerien ar 4-e hag ar 5-vet strobad, anezo 2 bajenn diweza « Teñzor ar Gwenedeg » ha 18 pajenn genta « Geriadurig an Troiou-lavar ».

Priz al liesskrivaduriou : 10 lur evit pemp strobad (rakprenerien hepken).

Moulerez M. VIOLET, 17, ru d'Algesiras, Brest — *Ar Mérour* : Y. DRÉZEN

